# GWALARN

MEVENMORDIERN

# ISTOR AR BED

## PEVARE LEVRENN

## NEVEZ-VAREVEZ
## AR MAEN
## E-MAEZ EUROPA

POBLOU WARLERC'HIET AR BED
BETEK HOLLVEDVELIEREZ AR OUENN WENN

(XIX-VET KANTVED GOUDE H. S.)

I

99

C'HOUEVRER
1937

Oberou Meven Mordiern
e gwerz e ti « Gwalarn »

ISTOR AR BED :

| | |
|---|---|
| Levrenn I .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. | 14 lur |
| Levrenn II .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. | 10 lur |
| Levrenn III .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. | 8 lur |
| Stagadenn d'al levrenn III .. .. .. .. .. .. | 4 lur |

PREDERIADENNOU DIWAR-BENN AR YEZOU HAG AR BREZONEG.

| | |
|---|---|
| 6 Levrenn ; pep levrenn .. .. .. .. .. .. .. .. | 4 lur |

MEVEN MORDIERN

# ISTOR AR BED

PEVARE LEVRENN

## NEVEZ-VAREVEZ AR MAEN E-MAEZ EUROPA

POBLOU WARLERC'HIET AR BED
BETEK HOLLVEDVELIEREZ AR OUENN WENN

(XIX-VET KANTVED GOUDE H. S.)

I

TAOLENN





# Eur ger a-raok

*El levrenn-mañ, gouestlet da nevez-varevez ar maen e-maez Europa, n'eo ket bet gallet ranna an danvez etre eilpennadou berr, bep a ano d'ezo, evel m'hon eus graet evit Europa, dreist-holl dre ma 'z eo re zister evit bremañ hon anaoudegez eus ragistor ar peb-all eus ar bed. Berr-berr eta e rankje beza al levrenn-mañ, nemet kavout a reas d'eomp e oa enni al lec'h dereat evit :*

*1° rei eun damskeud eus buhez hag ijinerezou ar poblou ma 'z eo padet en o zouez betek hon amzer nevez-varevez ar maen (Norz-Siberiz, Mikroneziz, Polwneziz, Melaneziz, Aostraliz, Tasmaniz, Bochimaned, Amerindiz — ar pep muia anezo) ; ar seurt damskeud a denn da glokaat ar pez hon eus lavaret a-zivout nevez-oadvezidi ar maen en Europa ;*

*2° menega berr-ha-berr an aspadennou eus giziou ha doareou-beva ar ragistorvez a gaver gant ar pobladou warlerc'hiet a vremañ (en Indez-Sina, en Indonezia, h.a.) ;*

*3° berrdaolenna ar penna gouennou-tud, o veza ma 'z eo dreist-holl e-pad nevez-varevez ar maen ez int deuet da baotaat, d'en em leda ha d'en em ziazeza er broiou m'o c'havomp hizio.*

*Kement-se holl, evidomp da devel war galz a draou ha da verraat gwellika ma c'hellemp ar pez a zisplegemp, en deus kresket al levrenn muioc'h eget*

*m'edomp o c'hortoz a-raok he skriva. Ouspenn, dre ma 'z omp aet dalc'hmat d'an danvez dre vro pe dre rannved, teñvaloc'h ha luzietoc'h a se eo aet, en danevell, ar mont-war-raok dre vras eus ar sevenadurez. Da dalvezout da neudenn Ariadna d'al lenner, e tegasomp amañ da goun an nao darvoud bras a zo bet e-maez Europa e-doug nevez-varevez ar maen* lato sensu. *Bez' ez int, o vont eus ar c'hosa d'an nevesa :*

*1° Kavidigez ar vag ha deski ar merdei, a lakaas an den barrek da dreiza ar raziou-mor o tisranna Azia diouz Amerika hag Okeania (1).*

*2° Tudidigez Amerika gant ar gouennou hemolc'herien, pesketaerien ha kutuilherien a oa o veva er Reter-Pella (lenn ar pennad diwar-benn Amerika, hag, er pennad diwar-benn Siberia, an dilinennadou a-zivout Reter-Siberia).*

*3° Poblidigez Okeania gant damdost an hevelep danveziou-gouenn (lenn ar pennadou diwar-benn Indonezia, Mikronezia, Polunezia, Papouazia, Melanezia, ar Zeland-Nevez, Aostralia, Tasmania).*

*4° Derou ar gounid-douar e Kornog Azia (Mezopotamia) hag en Hanternoz Afrika (Ejipt) diouz eun tu, e Kreisteiz ha Reter Azia, diouz an tu all. Lenn, evit broeziou ar C'hornog, ar pennadou diwar-benn an*

(1) N'eo tamm ebet diarvar e vije bet bagou gant Europiz e dibenn hen-varevez ar maen (oadvez magdalenel) : er relegouloened a-zilerc'h predou Magdaleniz, emañ an drein-pesked diwar gouennou o veva e-tal an aod, neket diwar gouennou an dounvor. Maglemosiz, en eneb, e derou nevez-varevez ar maen, o devoa bagou ha roeñvou. H. Breuil ha R. de Saint-Périer, *Les Poissons, les Batraciens et les Reptiles dans l'Art Quaternaire*, 1927 ; C. Broholm, *Nouvelles trouvailles du plus ancien âge de la Pierre (du Danemark)*, war *Anthr.* 1927, pp. 402-5.



*Ejipt ha Mezopotamia, hag, evit broeziou ar Reter, ar pennadou a-zivout an Indez, Bro-Sina, Indez-Sina ha Malezia (hemañ dreist-holl).*

*5° Doñvidigez an ejen, an dañvad, ar c'havr hag an azen e Kornog Azia ha Hanternoz Afrika (lenn ar pennadou diwar-benn an Ejipt ha Mezopotamia dreist-holl, hag ivez ar re diwar-benn Berberia hag Azia-Vihana).*

*6° Doñvidigez ar moc'h, ar c'hilhog hag ar yar gant Indeziz ha gant poblou Gevred ha Reter Azia (displeget eo bet war e hed an taol-se er pennad a-zivout Indonezia).*

*7° Doñvidigez an ejen indezek hag ar bual, a voe sevenet, moarvat, en hanternoz India, nemet buan a-walc'h, a-hervez, en em ledas ac'hano boaz an daou loen-se dre Sina ar C'hreisteiz, Indez-Sina ha Malezia (er pennad a-zivout Indonezia).*

*8° Doñvidigez ar marc'h, c'hoarvezet e derou-kenta oadvez ar metalou (oadvez ar c'houevr hag ar maen), hag e Kreisteiz Rusia moarvat. Digeri a reas d'ar wenngroc'heneien hent meur ar steppennou o kas etrezek Kreiz ha Reter Azia (2), ha, diwezatoc'h, e-pad*

(2) Diwar-benn ar pouez bras a voe gant an hent-se (bet anezañ, e-pad an istorvez, hent ar sidanerien) war an emleda davet ar Reter-Pella eus gouennou-tud, ijinerezou hag arzou ar C'hornog, lenn A. F. Legendre, *Les Blancs de Chine*, war *Rev. anthropol.* 1925, p. 97 *et seq.* ; Déchelette, *Bronze*, 1910, p. 68 ; M. J. Rostovtsev, *South Russia in the prehistoric and classical period*, war *American Historical Review*, 1921 ; *Iranians and Greeks in South Russia*, Oxford, 1922 ; *L'art gréco-sarmate et l'art chinois à l'époque des Han*, war *Aréthuse*, 1924 ; Aurel Stein, *Central-Asian relics of China's ancient silk-trade*, war *T'oung-Pao*, XX, 1921 ; S. Reinach, war *Rev. archéol.* 1920, II, p. 112-4 ; Strzygowski, war ar *Year Book of Oriental Art* embannet gant E. Waley, 1925.

*an istorvez, e roas skor da vab-den da sevel e berr-amzer impalaerdedou ec'hon-divent evel re ar Skuthed, ar Bersed, an Arabed, an Durked hag ar Vongoled (lenn ar pennad diwar-benn Siberia).*

*9° Doñvidigez ar c'hañval undorgenn (dremedal), kaset da benn, emichañs, e tro an hevelep maread en Arabia. Tro a roas, e dibenn hen-amzer an istorvez, d'ar wenngroc'heneien d'en em astenn a-dreuz d'ar Sahara betek ar Soudan « Bro ar Re Zu » (3). Lenn ar pennadou a-zivout ar Sahara hag Arabia.*

*Dre hir-glask e vije bet gallet, moarvat, kavout derea-toc'h kevrennadur d'an danvez eget an urz douaroniel bet heuliet ganeomp. Evit gwir, eul labour diaes evel hemañ, kent dont da vat, a rank beza troet, distroet hag adtroet er spered, graet, disgraet hag adc'hraet gant an dourn, lakaet dek ha dek gwech war ar stern. Gwaz a se, re verr e oa an amzer ganeomp evit mont dre an hent-se. Ranket hon eus skriva a-red-pluenn, koulz lavarout. Gras da dud-all, frankoc'h warno eget warnomp, d'ober gwell ! Digoret an hent, merket ar skridou da studia, ar gelennerien da heulia. Gant an talvoudusa labouriou a zo da sevel e brezoneg, lakaomp, hep aon da fazia, ar re a zigoro d'ar yeze-rien prenestrou ledan war vuhez ar bed, war ar vuhez tremenet anezañ, kerkoulz ha war ar vuhez-vremañ, pa 'z eo gwir n'eo houmañ nemet dinaouadur eben.*

AN OBEROUR.

(3) Hounnez eo talvoudegez ar ger *Soudan* en arabeg.



# NEVEZ-VAREVEZ AR MAEN E-MAEZ EUROPA

Tri rummad a heller ober, er c'heñver-se, eus ar broiou nann-europat, diouz m'eo padet enno hir pe hiroc'h nevez-varevez ar maen :

1° ar broiou m'eo padet nevez-varevez ar maen keit pe dost (war-bouez nebeud) hag en Europa : Hanternoz Afrika (Berberia, Sahara, Ejipt), Kornog Azia (Palestina, Siria, Mezopotamia, Armenia, Azia-Vihana).

2° ar broiou m'eo padet nevez-varevez ar maen hiroc'h eget en Europa, hep koulskoude en em astenn betek an Amzer-vremañ : ar Soudan, Kreiz-Afrika, broiou ar Reter-Pella (Bro-Sina, Korea, Japan, Indez-Sina, Malezia).

3° ar broiou m'eo en em astennet nevez-varevez ar maen betek penn-kenta an Amzer-vremañ da vihana : Hanternoz Siberia, an enezennou Kreisteiz Afrika, Aostralia, Papouazia, Polunezia, Amerika (ar pep brasa anezi).

# Berberia, (Marok, Aljeria, Tunizia, Tripolitana)

Kement-mañ a dleer da evesaat : e-keit m'emañ holl loened gouez Europa, e derou an holoken, ar re o deus bevet enni e-pad an istorvez, emañ darn eus ar gouezviled o veva e Berberia d'ar c'houlz-se o tenna da ouennou aet diwar ar bed. Bez' emañ e-touez ar re-se an hen-vual (*Bubalus antiquus, Buffelus ant.*) a zo stank a-walc'h e skeudenn en engravaduriou war roc'h deuet d'eomp a-ziwar dourn Norz-Afrikaned ar ragistorvez. Skeudennet eo a-wechou enno keñver-ha-keñver gant tud oc'h embreger ar vouc'hal maen lufret (1).

Ar gouennou-ejened a veve e Berberia e-pad nevezoadvez ar maen a zellez tenna sellou. An ejen-meur (*Bos primigenius*) a gaver enni eun eilouenn anezañ : an ejen-meur maouretaniat (*B. p. mauritanicus*). Eus an ejen krenngerniek (*Bos brachyceros*) ez eus eno eun eilouenn ivez : an ejen krenngerniek iberiat (*B. b. ibericus*). An hini kenta a zo padet da veva marteze e lec'hiou distro a Verberia betek marevez ar Romaned. An eil a zo stank-souezus e relegou er gweleadou-douar

(1) Arouezennet eo gant relegou ar bual meur-se gweleadou-douar pleistokenel Berberia. Ret eo anzav ez eus arvar war al lec'hiennou a lavarer ez int nevesoc'h. Hag a-hend-all n'eo ket divarteze a-grenn e vefe holokenel an engravaduriou war roc'h m'eo skeudennet warno. Mar n'int ket, e vefe bet implijet ar vouc'hal maen lufret e Berberia d'eur marevez kent eget en Europa.



en em furmet er vro e-doug hen-varevez ha nevez-varevez ar maen, ha diwarnañ eo e teu ar gouennou-ejened doñv o veva bremañ en Aljeria. Kement-se a ziskouezfe a-walc'h ez eo bet doñvaet ar ouenn-se er vro end-eeun (2).

Ar gouezvarc'h dazroudennek (*Hippotigris* pe *Equus zebra*) a oa eilouennou anezañ e Berberia e-kerz nevez-varevez ar maen. An eilouenn ma vez kavet ar stanka he relegou a zo nes-nes d'an eilouenn diwar marc'h dazroudennek Burc'hell (*Equus Burchelli*) o veva bremañ e Reter Afrika (*E. B. Granti*) (3). O veza ma vez graet meneg e skridou koz eus kezeg doñv dazroudennek e Berberia hag en Iberia e pennadou kosa an istorvez, e vefed tuet a-walc'h da gredi ez eo bet diouezet hag embreget an doare marc'h-se gant broiz o-unan, pe e dibenn nevez-varevez ar maen pe e penn-kenta oadvez ar metalou, marteze diwar glevout ano eus an embregerez-kezeg er broiou all (4).

Olifanted, eus ar ouenn skignet hizio er c'hreisteiz d'ar Sahara (*Elephas africanus*), o deus bevet e Berberia a-hed holl nevez-varevez ar maen ha kalz diwezatoc'h c'hoaz ken mare an impalaerded roman. Eus an olifanted-se eo e teu an danvez-olifant a gaver dindan taoliou-maen Iberia hag Okitania, hag e liveadou

(2) L. Joleaud, *Etudes de géographie zoologique sur la Berberie, II : les Bovinés*, war *Rev. Africaine*, 1918 ; *Anthr.* 1921, pp. 371-2.

(3) L. Joleaud, *Notice géologique et paléontologique sur la grotte des Pigeons (Constantine)*, war *Notices et Mém. de la Soc. archéol. de Constantine*, XL, 1916.

(4) E korniadennou a Vro-Spagn e vez kavet c'hoaz kezeg, ganto roudennou anat-pe-anatoc'h war o fenn, o c'hein hag o divesker, Ruy d'Andrade, *Apontamentos para um estudo sobre a origeme domesticaçâo do cavallo na Peninsula hiberica*, Lisboa, 1926 ; *Anthr.* 1928, p. 158.

nevez-oadvez ar maen en enez Kret. E-pad hen-amzer an istorvez, e voe doñvaet kalz anezo gant Karthadaiz evit o armeadou. An diweza olifanted gouez a Verberia a veze kejet c'hoaz gant bagadou diouto en aradennad kreisteiz an Atlas da vare an impalaerded roman. Diskenn a raent da c'hoañvi en izelennou gleborek ar Sahara, ouz troad ar meneziou-se. Peurziouennet e voent neuze gant hemolc'herien ar vro, o kas pourchas d'ar Romaned an danvez-olifant a oa ret d'o ijinerezou (5).

Stank-meurbet eo ar binviou maen lufret dre holl Verberia. Emaint klos en diou gevrennad eus nevez-varevez ar maen : 1° kenta kevrenn nevez-varevez ar maen (*ijinerez maouretanel* e Berberia, *ijinerez rak-saharel* er broiou kreisteisoc'h) ; 2° diweza kevrenn nevez varevez ar maen (*ijinerez berberel, ijinerez saharel*) (6). Etre an ijinerez maouretanel (derou nevez-varevez ar maen) hag an ijinerez kapsel (diwez hen-varevez ar maen), ez eus eun ijinerez-a-dremen a zo bet anvet gant Pallary *iberiat-maourousel*, dre ma kaver ar roudou anezañ kerkoulz en Iberia hag e Berberia (7).

Taoliou-maen a zo ivez e Berberia, neket hepken a-strew, unan amañ, an eil ahont, evel ma vezont en

(5) E. F. Gautier, *Le Sahara*, 1923, pp. 50-1, 97.

(6) N'eo ket dibabet mat darn eus an anoiou-mañ. Anoiou gwan deveret eus anoiou poblou an istorvez eo *maouretanel* ha *berberel*. Ne zereont tamm ebet ouz ijinerezou ragistorek disheñvel e meur a geñver diouz ijinerezou ar Vaoured hag ar Verbered.

(7) *Maourousel* (evel *maouretanel*) a zo dinaouet eus ano ar bobl a zalc'he, en hen-amzer an istorvez, ar vro an anver bremañ Marok. *Maurusii*, *Mauri* a veze graet eus ar bobl-se gant ar Romaned.



Europa peurliesa, hogen bodet a-niver a-wechou e lec'hiou 'zo hag oc'h ober eno gwir veredou (8). Kroummlec'hiou a zo alies en-dro d'ezo, hag evel ereet ez int an eil ouz eben dre steudadou mein-sounn. Darn eus taoliou-maen Berberia a zeu d'eomp moarvat eus kevrenn diweza nevez-varevez ar maen. An darnvuia anezo avat a zo bet savet e-doug oadvez ar metalou, o veza ma kaver enno traezou e kouevr, en arem hag en houarn zoken. Mar deo bet evesaet mat gant ar furcherien ouz doare ar sebeliaduriou diweza-mañ, ma n'oa ket anezo *adveziaduriou* e gwirionez (9), ec'h anatafe an traezou houarn e voe dalc'het, e korniou 'zo a Verberia, da sevel taoliou-maen kalz diwezatoc'h eget en Europa.

Goulakaet ez eus bet da genta (10) e oa bet savet taoliou-maen Berberia gant eur bobl bleo melen deuet eus Europa dre striz-mor Jibraltar, ha nesaet eo bet (evel ma oa reiz gortoz) an argadourien goulakaet-se a Verberia ouz ar vrezelidi bleo melen a argadas harzou kornok an Ejipt e tro ar bloaz 1500 kent H.S. *Tahennou* pe *Tamehou* a vez graet eus ar vrezelidi-se en hen-

(8) Tri mil anezo a zo e Roknia, e departamant Konstantina, Aljeria ; Weisgerber, *les Blancs d'Afrique*, 1910, pp. 138-42. En departamant-se end-eeun, tro-war-dro d'al lec'h ma tarz mammennou ar Bou-Merzoug, ez eo goloet ar vro, war ouspenn teir leo hed, a daoliou-maen, a groummlec'hiou, a vein-hir hag a grugellou. En tu-hont d'eur miliad a zo anezo, Féraud, war *Notices et Mém. de la Soc. archéol. de Constantine*, 1863.

(9) Pa 'z eo bet adimplijet, en eur mare bennak eus an istorvez pe ar ragistorvez, eur savadur-bez o tenna d'eur marevez kent da lakaat eur c'horf maro, e vez lavaret ez eus bet adveziadur. Adveziaduriou anat, graet darn anezo ken diwezat hag an oadvez kelt-ha-roman, a zo bet kavet e hiniennou eus taoliou-maen Kornog Europa.

(10) D'ar mare ma kreded e oa andon sevenadur an taoliou-maen e Skandinavia.

enskrivaduriou ejiptek, a ra ivez an hevelep ano eus Europiz. Nemet gwirheñvel-bras eo n'eus ere ebet etre an emleda dre Verberia eus an dud bleo melen hag ar savidigez er vro-se eus an taoliou-maen (11). Tud a veur a ouenn a zo bet sebeliet enno. Dindan taoliou-maen Roknia, da skouer, ez eus bet kavet klopennou heñvel ouz re ar Verbered-vremañ (Kreizdouaregiz anezo peurliesa), klopennou Morianed, ha klopennou hironed diwar paradur Berbered ha Morianed (12).

Gwelet hon eus uheloc'h edo, kerkent hag ar pleistoken-uhela, eur Gro-Magnoniz bennak o chom war aod Berberia, da zezvarn da vihana diouz ar glopenn kavet e mougeo Ali-Bacha, e-kichen Bouji, Aljeria. Morianheñvel er c'hontrol eo ar c'hlopennou eus an hevelep marevez o tont eus toullou-roc'h La Mouillah, e-kichen Lalla Marnia, war harzou Aljeria hag ar Marok. Morianheñvel eo ivez an holl glopennou kavet betek-hen en annezlec'hiou hena-kevrenn nevez-varevez ar maen. Ar c'hlopennou daskoret gant annezlec'hiou ha beziou diweza kevrenn nevez-varevez ar maen a zo darn anezo diwar tud vorianheñvel, darn all diwar tud kenstumm da Greizdouaregiz (13).

(11) Evesaet ez eus bet, a-enep d'ar meno-se, n'eo ket ar c'horniou a Verberia ma 'z eus taoliou-maen enno ar re ma kaver ar stanka tud bleo melen. Nemet re gadarn n'eo ket an eveziadenn-mañ, o veza ma hell beza bet treuzlec'hiadennou en elfennadou ar boblañs abaoe an Hen-amzer.

(12) Weisgerber, *op. cit.*, pp. 141-2.

(13) Boule, *op.cit.*, pp.398-9.



# Sahara

Ker paot eo er Sahara roudou ijinerezou nevez-varevez ar maen hag ar re a zo manet er vro-se diwar ijinerezou hen-varevez ar maen. Disheñvel koulskoude al lec'hiou m'o c'haver. Ar binviou o tont eus hen-varevez ar maen a vez kavet hogozik e pep lec'h er Sahara, zoken er c'hevrennou maro ha dizarempredet anezañ, evel an Erg Ech-Chech da skouer (1). Ar binviou diwar nevez-varevez ar maen, en eneb, a vez kavet dreist-holl el lec'hiou a zo annezet c'hoaz gant mab-den, pe, da vihana, a vez ergerzet gantañ : Tafilalelt, Figuig, Tougourt, Oued Rir, Souf, Gourara, Touat, Tidikelt, Hoggar, Tassili, Mouidir, Fezzan, Tibesti, Ahir, Adrar, hag all. Ar Souf, da skouer, a zo an izelennou anezañ strewet o gorread a vinviou nevezvaenek en eun douez gant darnou bet oberiatet diwar klor-viou struskañval. Benadegou maen-tan a-

(1) Mein-dourn chellezel hag acheulel a zo bet kavadennet en Erg Ech-Chech. *Erg* a zo eun ano boutin a vez graet gant Sahariz eus eur gouelec'h goloet a duniennou traez. « Tunienneg » a hellfe ober evitañ mat a-walc'h e brezoneg. Pikolou tuniennou traez an Erg Ech-Chech a zo bet koundounet dindano red izela stêr Saoura hag an izelennou ma teue da lenna enno. Ar wasa eus tuniennegou ar Sahara eo marteze an erg-se. Hogos dizour eo hag ar puñsou rouez-meurbet a gaver ennañ a zo kontammet peurliesa o dour gant ar gweraez (klor). Aba ez eus koun, o deus paouezet Sahariz d'hen darempredi hag ankounac'haet krenn eo ganto an hentou ouz hen treuzi. Ne gaver den en o zouez da vlenia drezañ ar beajour, E. F. Gautier, *op. cit.*, pp. 83-4, 96-7.

leiz a zo ivez amañ hag ahont hed-da-hed gant ar gwenodennou o treuzi ar gouelec'h. Ar benadegou-se peurliesa a vez kavet nepell diouz ar c'hrugellou-mein anvet *rejjem* gant Sahariz, anezo krugellou-aroudenna o verka a-dreuz d'ar gouelec'h an hent a gas eus eur puñs d'egile (2). Micherourien ar benadegou saharel a denne an danvez maenek a labourent eus lec'h endeeun al labouradeg : ar *reg* (3) tro-dro a bourchase d'ezo mein-tan founnus. Ar mein-se eus ar reg a zo peurc'holoet gant eur verglenn du kuzet ganti liou-natur ar maen. An tousou, daskoret gant ar benadegou, a zo chomet outo ar verglenn-se war an tuiou anezo manet divoulc'h (4). N'eus ket a verglenn, avat, war an tuiou ma 'z eus bet distaget diouto laonennadou pe skolpadou ; roud ebet zoken war an tuiou-mañ eus krignerez pe lufrerez dre an avel (5) : liou-natur ar maen en em ziskouez en e freska ha manet eo lemmtrouc'hus ar c'heriou. Diverglenn eo ivez ar binviou maen o tenna da nevez-varevez ar maen. Merglennetmelen eo er c'hontrol ar binviou kosoc'h, o tont eus ar pleistoken (da skouer, ar re en em gav enframmet en druskennad a c'holo ar c'hragou hag ar c'henpe-

(2) Kantreidi ar Sahara a lavar ez eo bet savet ar c'hrugellou-mein-se d'eun amzer koz-meurbet na zeu ganto diwar he fenn nemet marvailhou dibouez.

(3) *Reg* a vez graet gant Sahariz eus an tachennou-se eus ar gouelec'h a zo bet skubet diwarno an traez gant an avel ha ne chom ken enno nemet grouan ha mein.

(4) Arabat kammgemerout ar verglenn-se evit ar pez a anver « gwernis ar gouelec'h », J. Bourcart, *le Néolithique saharien*, war *Anthr.* 1924, pp. 186-7.

(5) A-zivout ar c'hrigna hag al lufra gant an avel karget a draez a c'houez war ar gouelec'h, lenn Gautier, *op. cit.*, pp. 34-45, 81-5 ; A. de Lapparent, *Leçons de Géogr. phys.* trede mouladur, pp. 245-57.



gadou-atredadurez miokenel ha pliokenel en izelenn an Oued Rir) (6).

Eun tammig pelloc'h eget e Berberia ez eo padet nevez-varevez ar maen er Sahara hep mar ebet, hag en abeg da se, moarvat, e teu stank souezus ar roudou bet lezet eno gant ijinerezou an amzer-se. Bez' ez eus eus ar roudou-se binviou maen benet a-skolpadou (kontilli, broudou-birou paot-eston, lies-doareet ha stummet ampart-kenañ), binviou maen lufret (bouc'hili), pilouerou ha listri-frika toullet war frankaat o genou, darbodou diwar listri-pri, viou struskañval oberiatet, didrouc'het e doare ruilhennou. Keñver-ha-keñver gant eun disheñvelderiou bennak, ez eus heñvelderiou bras etre oberiaduriou an ijinerezou saharel hag ijinerezou-maen Berberia, ijinerezou-maen an Ejipt zoken. Peurheñvel eo a-hend-all pilouerou ha listri-frika ar Sahara ouz ar re a dalv hizio c'hoaz da Vorianed ar Soudan da vrevi greun d'ober bleud. Evel m'hon eus lavaret uheloc'h, Morianed a zo bet e lodennou kevannezus ar Sahara, ha betek ouz troad kreisteiz menez Atlas, ken marevez an impalaerded roman (7). A hellfe beza koulskoude e vije bet en em silet gwenngroc'heneien er Sahara kerkent ha nevez-varevez ar maen, hag o dije kroget d'en em bara neuze ar gouennou gwenn hag ar gouennou du. Hen-skridou ar C'hresianed, pa gomzont eus ar vro a-led er c'hreisteiz d'an Atlas, a zo ano ganto a veuriadou disheñvel dre iiou o c'hen a reont anezo *Getuloi* « Getuled », *Melanogetuloi* « Getuled du », *Leukaithiopes* « Etiopiz wenn »,

(6) J. Bourcart, *op. cit.*

(7) E lec'hiou 'zo, o deus padet ar Vorianed betek ar Grenn-amzer, daoust da argadadegou ha da enbroadegou ar Verbered, Gautier, *op. cit.*, pp. 100-6, 126-8, 137-8.

*Aithiopes purraioi* « Etiopiz ruz ». Eus ar rummadou-Etiopiz-se eus ar Sahara-gwechall, pe eus ar c'hemmeskadur c'hoarvezet eno etre ar wennarded hag an duarded, e teu marteze ar pobladou mesaerien a gaver bremañ a-skign er Soudan, adalek ar Senegal betek an Adamaoua hag a zo anvet gant Soudaniz *Peul, Poul, Foulbe, Foular, Foulani, Fellani, Fellata, Wororbe*. Dre liou o c'hroc'hen a dremen eus ar gwenn-melen d'ar ruz-kouevr, dre o dremm linennetmoan ha kaer-meurbet, hep netra a gement a ve morianheñvel enni, dre o bleo hir, rodellek pe wagennek, ez eo peurheñvel ar pobladou-se ouz Etiopiz Reter Afrika (8). Eun dilerc'hiad, en argoll bremañ, eus hemolc'herien sahariat hena-kevrenn nevez-varevez ar maen eo marteze an Nemadied, anezo eur rummad kaelet ouz pep darempred kevredadel gant Maoured vuzulmek ar vro. Emaint o kantren e steppennou Maouretania er c'hornog hag er c'hreisteiz d'an Adafer. Boaziou ha giziou o deus d'ezo o-unan. Beva a reont a diegeziadou digevret, skignet war douarouhemolc'h eiz kant kilometrad hed, ganto da loen doñv nemet ar c'hi. N'o deus ken micher nemet an hemolc'h, ha treuzvevaduriou stank a-walc'h eus oadveziou ar

(8) Kent en em sila gant o zropellou er Soudan, edo ar Foulbeed o chom en Adrar maouretanel, hervez an *Taric'h es Soudan* « Istor ar Soudan » skrivet gant Abderrhaman ben Abdallah Sadi el Tomboukti (1546-1658). Mont a rejont eus ar vro-se, moarvat, pa zeuas d'hec'h argadi ar Vaoured bannet eus ar Spagn. War zisleberi ez a bremañ neuz-ouenn ar Foulbeed, da heul paraduriou re stank gant Morianed ar Soudan. Eur yez vorianek a zo ganto, kar d'ar yezou komzet er Senegal (serereg, ouolofeg, hag all). Letanant-mor E. Mage, *Voyage dans le Soudan Occidental* (*Sénégambi-Niger*), 1868, pp. 145, 158 ; F. Dubois, *Tombouctou la Mystérieuse*, 1897, pp. 152-3 ; Meillet ha Cohen, *Les Langues du Monde*, 1924, pp. 552-7.



maen a gaver en o zouez. Evel hemolc'herien henvarevez ar maen, e stokont ouz ar rec'hell pe ouz kroc'hen al loened palf o dourn digor, ar bizied diskalfet, goude e libistra gant liou (9). Eur yez vorianek, an azereg, a zo ganto, hag, e-keñver ar ouenn, e hañvalont beza hironed diwar paradur gwenngroc'heneien ha dugroc'heneien.

Gant poblañs-vremañ ar Sahara, anezi koulskoude Berbered a ouenn wenn o deus kuitaet arvor ar Mor Kreizdouarek pell goude dibenn nevez-varevez ar maen, e-kreizig-kreiz oadvez an houarn, e kaver e-leiz a dreuzvevaduriou diwar oadvez ar maen hag a zo marteze amprestadennou graet digant Morianed ar Sahara. Troadadur bouc'hal an Douareged a zo unan eus an troadaduriou boaziet gant nevez-oadvezidi ar maen ; an hevelep troadadur a zo anezañ c'hoaz gant Morianed ar Soudan. Gouzout a ra c'hoaz an Douareged lufra ar maen ha stumma ennañ kelc'hennoubrec'h ; kelc'hennou-brec'h e maen lufret peurheñvel ouz ar re-mañ a vez oberiet gant Soudaniz hon amzer (10).

An daou dra a zo oc'h arouezenna dreist ar re all ar Sahara-bremañ ouz daoulagad Europiz, ar balmezeg hag ar c'hañval, ne oa ket anezo nag er Sahara ragistorel nag er Sahara hen-amzerel. Ar palmezegou bras

(9) P. Laforgue, *Une fraction non-musulmane en Mauritanie saharienne : les Nemadi*, war *Bulletin du Comité d'Etudes historiques et scientifiques de l'Afrique Occidentale française*, Levr IX, 1926, pp. 685-92 ; *Anthr*. 1927, p. 561.

(10) Ar gelc'henn-vrec'h e maen lufret, anvet *ahabeg* gant an Douareged en o yez, a zo war eun dro eun arm hag eur c'hinkladur. Gwisket e brec'h kleiz ar brezelour, da geñver ar gigenn daoubennek, e talv alies, en emgann korf-ouz-korf, da derri penn an enebour, Letanant-mor Hourst, *Sur le Niger et au Pays des Touaregs : la mission Hourst*, 1898, pp. 215, 221.

a weler bremañ en oasisou ar Sahara a zo bet hadet gant ar Verbered etre penn-kenta ar Grennamzer hag an XIIIvet kantved. Gant ar Verbered-se end-eeun ez eo bet degaset ar c'hañvaled o deus, a-hed ar Grennamzer hag e-kerz an Amzer-vremañ betek an XIXvet kantved, douget war o c'hein treuz-didreuz d'ar gouelec'h eostou ar Soudan, dreist-holl aour, danvez-olifant ha pluennou struskañval, etrezek ar c'hêriou war aod ar Mor Kreizdouarek. Gant ejened-samm, e-lec'h kañvaled, e rae hen-veuriadou ar Sahara, e-pad diweza kevrenn nevez-varevez ar maen, ha, war-lerc'h, e-doug hen-amzer an istorvez. Ejened-samm, eun doare-bas war o c'hein, a zo skeudennet war an engravaduriou-war-roc'h dre ar Sahara a-bez betek ouz troad an Atlas. Padet ez int da veza implijet gant Soudaniz. Darn eus an Douareged zoken, ar re anezo a vez o kantren etre menez Hoggar ha stêr Nijer, a zo e-touez o loened eun nebeud ejened-samm eus ar ouenn dorgennek a vez pleustret gant Soudaniz (11), nemet e toug ejened an Douareged an dour hag ar foenn a zo ret d'ezo evit beva. Anez ar pourveziou-se, ne vijent ket evit padout (evel ma ra ar c'hañvaled) gant an derveziou-kerzed a ranker ober evit treuzi an tachennou hir, dizour ha dic'hlasvez, a zo bremañ er Sahara. War zizec'haat eo aet douar hemañ, hep mar ebet, abaoe nevez-varevez ar maen. Gwir eo n'oa ket c'hoaz d'ar c'houlz-se eus ar c'henwerz treuzsaharel dre garavanennou. Ha lec'h n'oa ket d'ezañ da veza, pa gave neuze e Berberia ar poblou o chom war aod ar Mor

(11) *Bos africanus*, heñvel-bras ouz an ejen torgennek indezat (*B. indicus*). A-zivout an ejen-se, lenn A. E. Brehm, *Merveilles de la Nature : les Mammifères*, troïdigez c'hallek gant Z. Gerbe. II, pp. 690-2.



Kreizdouarek an aour, an danvez-olifant hag ar pluennou-struskañval o deveze ezômm (12).

War ar poblou kroc'henet-du ma oa annezet ganto ar Sahara e-pad ar ragistorvez e tleer lakaat ar genta aozidigez a zo bet graet eus ar gouelec'h bras-se gant mab-den. I eo o deus digoret ar rouedad gwenodennou a zo ouz hen treuzi bremañ c'hoaz. Anavezadennet o deus an dourlec'hiou ennañ, toullet ar puñsou, ouz o dounaat bep ma 'z ae an douar war zizec'haat ha ma tec'he dounoc'h-douna al lennadou-dour dindandouarek. Difraostet o deus an tachennou anezañ gleborek a-walc'h da deurel trevadou, o hada enno mell, heiz ha gwiniz. Rak gounideien-douar a oa eus ar rummadou anezo o deus bevet e-pad diweza kevrenn nevez-varevez ar maen, evel m'eo anat diouz ar pilouerou teo ha pounner hag al listri-frika o deus lezet war o lerc'h. N'heller ket evelato sellout an duarded-se eus ar ragistorvez evel hendadou an dud vorianheñvel a zo bremañ o c'hounit douar e palmezegou ar Sahara touaregel, pa 'z eo gwir e hañval beza andon ar remañ er sklaved bet degaset eus ar Soudan dre ar c'haravanennou e-pad ar Grenn-amzer. Dremmou diwar holl neuziou-gouenn ar Soudan a weler en o zouez, hag o yez, pa na gomzont ket berbereg pe arabeg, a zo anezi eur c'hemmeskad eus geriou tennet eus kement yez a vez komzet bremañ etre aber stêr Senegal ha glannou lenn Tchad. Splann eo ar perag eus o degasidigez di ha penaos ez int deuet da veza ar boblañs nemetken eus an oasisou. Dindan ar palme-

(12) Uhelennou Aljeria a zo bet struskañvaled enno betek hanterenn genta an XIXvet kantved. Fuzuilhou ar C'hallaoued, alouberien ar vro, eo o deus o c'haset da get, Gautier, *op. cit.*, pp. 23, 79.

zegou emañ o reuzia an derzienn hag ar Verbered a ouenn wenn n'int ket evit beva ha labourat enno. Chom a reont gant o c'hañvaled hag o loened all er steppennou digor. Mar deus aet elfennadou diouz henboblañs ar Sahara e-touez hendadou tud ar palmezegou, peurveuzet eo bet an elfennadou-se gant ar sklaved a zo bet degaset diwezatoc'h. Diouennet pe argaset er Soudan gant ar Verbered e hañval beza bet hena annezidi ar Sahara hogozik e pep lec'h, nemet en Tibesti. Tud an Tibesti, Tibboued o ano, a zo diskennidi wirion duarded ar Sahara ragistorel ha chomet ez int digabestr a-holl-viskoaz diouz yeo ar Verbered. Eur yez o deus d'ezo o-unan (13), hag, ekeñver ar ouenn, ma kaver en o zouez dremmou o tegas da goun ar vila gouennou-Morianed (14), e weler ivez tud divorian a-grenn dre natur o bleo ha dre holl stummadou o c'horf hag o fenn nemet duder o c'hen (15). Tud virvidik hag oberiant a zo anezo, ampart en embregerez an armou — dreist-holl ar goafbann hag ar gontell-vann —, eskuit, kreñv ha kaletsouezus ouz ar brasa skuizderiou. Ar Saoz Denham en deus gwelet brezelourien en o zouez o teurel ar goaf-bann war-hed 240 troatad diouto (16), hag ar Gall Baillif a deu gantañ danevell treuzidigez ar gevrenn eus ar Sahara etre an Ahir hag an Tibesti (ouspenn 1.000 kilometrad-hent) gant eun Tibbou e-

(13) Eur yez vorianek an hini eo, komzet ivez er Bodele, er Borgou, en Ennedi hag er Ouadaï, Meillet-Cohen, *op. cit.*, p. 482.

(14) Denham, meneget gant J. Verne, *Histoire des Grands Voyages et des Grands Voyageurs*, III : *les Explorateurs du XIX*e *siècle*, 1887, pp. 80-1.

(15) Ibid, p. 82 ; E. F. Gautier, *op. cit.*, p. 127.

(16) War-dro 72 metrad. Denham, *apud* J. Verne, *op. cit.*, p. 82.



unan-penn ha war droad, gantañ da bourvez-hent kig kriz eur c'havr nemetken hag ar peadra a zour a helle derc'hel kroc'hen ar c'havr-se. Yac'h-pesk e tizas e vro (17). Evel ma lavar E. F. Gautier, diaes-bras, dic'hallus marteze zoken, e vefe kavout eur Berber pe eun Arab barrek da ober eur seurt taol-kaer. Bez' ez eus eus an Dibboued eur ouenn vorian bet stummet a-goz dre ar Sahara, ha dre eur Sahara ragistorek, e-lec'h ezvezañs ar c'hañval, o redia an den da gerzout war droad, he deus rôet d'e gorf galloudeziou-dreist.

(17) Kabiten Baillif, *apud* Gautier, pp. 127-8.

# Ejipt

Kevrenn izela traonienn an Nil n'eo ken an Ejipt (1). N'eus nemet riblenn ar Sahara eus an uhelennou m'eo bevennet ganto a-gleiz hag a-zehou : ken dizour, ken dic'hlasvez ha ken diloen hag ar gouelec'h ez int. Stank ar gwez en eneb, ha druz ar geot, ha paot al loened en draonienn-veur, distanet ma 'z eo gant stêr an Nil o kildrôenni drezi hag o tinaozia bep hañv warni, strujusaet m'en em gav ouspenn gant ar gwiskad morvonk ha lec'hid a vez ledet ouz he strad gant an dic'hlann bloaziek-se. Ma teu d'an Ejipt beza brasa ha kaera oasis ar Sahara n'eo ket souez e vefe bet hoalet ganti an dud abaoe ar ragistorvez pella. Kavout a raent enni kement o deveze ezomm evit beva hag ober berz : mein-dreist a bep doare, evit ober danvez o binviou, war an uhelennou hag er gouelec'h tro-dro (maen-tan an Ejipt, maen-tan gell Louksor, ha, dreist-holl, maen-tan melen Abudos a zo gant ar re wella a zo er bed) (2), eur builhentez a besked er stêr, evned-dour a-vordilh e raosklegou hag e broennegou ar geuniou, bronneged bras a bep gouenn, olifanted, frikorneged, dourvarc'hed, bualed, jirafed, antiloped, war ar peurvanou hag er c'hoadou m'edo dindano neuze an draonienn penn-da-benn (3). Er c'hoadou-se end-eeun, edo d'ezo dindan dourn frouez da zebri (re ar palmez datez, ar palmez doum, ar palmez kouki (4), ar wez fiez, hag all) prenn d'ober gwaregou ha troadou binviou, dafar kestou, klouedennou, kerdin (e deliou ar gwez palmez). Er geuniou, ouz troad ar pantennou (5), e kave oadvezidi ar maen eleiz a blant talvoudus : al lotuz gwenn (*Nymphaea lotus*) ma raent gant an had anezo lakaet da vleud eun doare bara, ar broenn-Ejipt (*Cyperus papyrus*) ma tebred an troad anezo, an troad-leue (*Arum colocasia*), hag all (6).

(1) Eus an teir stêr vras, tarzet o mammenn e kevrennou kehederel Afrika, o deus klasket treuzi ar Sahara da vont betek ar Mor Kreizdouarek, Nil, Chari, Nijer, n'eus nemet an Nil a gement en deus tizet hen ober. An eurvad en deus bet da gaout dirazañ eur goazadennad douarou evel ez eus meur a hini oc'h en em astenn er rann-ved-se, eus ar c'hreisteiz d'an hanternoz, da heul ar frailhaduriou hag an dihompraduriou c'hoarvezet er bluskenn-vaen. Merket eo steudad ar frailhaduriou-se dre lennou bras Reter Afrika, traonienn an Nil, ar Mor Ruz, pleg-mor Akabah, traonienn an Ouadi el Arabah ha *Ghor* Palestina (Mor Maro, traonienn ar Jourden, lenn Diberiad), A. de Lapparent, *Leçons de Géogr. phys.*, trede mouladur, pp. 583-94.



(2) A-zivout ar mengleuziou maen-tan toullet gant ragistorvezidi an Ejipt, lenn De Morgan, *Hum. préhist.*, eil mouladur, pp. 156-7.

(3) Da glevout hiroc'h a-zivout loened gouez an Ejipt, lenn F. Hartmann, *L'Agriculture dans l'ancienne Egypte*, 1923, pp. 179-217.

(4) Ejiptek an ano-se, ha deuet d'eomp dre hantererez Gresianed an Hen-amzer.

(5) N'eo ket ouz glannou an Nil en em gav ar geuniou, hogen pell a-walc'h diouto, war harzou ar gouelec'h, o veza m'eo bet uhelaet an douarou tosta d'ar stêr hag an naoz anezi end-eeun gant an atredaduriou hag ar gouelezennaduriou degaset gant he doureier.

(6) Menegomp ouspenn, a-douez plantennou talvoudusa traonienn an Nil : ar gwez kasia (*Acacia nilotica*) ma tenned diouto treustou daouzek ilinad hed, hervez Theophrastes ; al lorwez ejiptek (*Balanites aegyptiaca* pe *Persea*) ma talveze ar frouez anezo d'ober profou d'an anaon ; ar gwez karoubez (*Ceratonia siliqua*), stank enno ar frouez a dremened da veuz

Stank ez eo ar mein-dourn chellezel hag acheulel adalek lammdour kenta an Nil er c'hreisteiz betek Kaero en hanternoz. A-strew war varr an douar emaint peurliesa, war an uhelennou en daou du d'an draonienn, er gouelec'h tro-war-dro, a-hed an hentou o kas eus traonienn an Nil d'an oasisou, pe douaret en atredaduriou dizac'het en draonienn da heul an toradou-glao. Dibaot-kenañ ez int er riblennad-traez a zo etre douarou-arat an draonienn hag an uhelennou. Er riblennad-se eo er c'hontrol emañ ar stanka ar binviou diwar nevez-varevez ar maen, ha traou all o tont d'eomp eus an amzer-se : kalzennou ha beredou. Kalzennou, anezo dilerc'hiadou-kegin hag a bep seurt skarzaduriou all, enno, ouspenn eskern-loened, ar fank diwarno ivez, oc'h anataat e oa tropellou loened doñv gant nevez-oadvezidi ar maen en Ejipt, roudennou edennou ha kolo o tiskouez e oant gounideien-douar. Beredou, kelc'hiek, hirgelc'hiek pe bevar-c'hornek ar poull-beziou enno, ha miret ker mat dre sec'hor-dreist aer an Ejipt ar c'horfou douaret ma oa c'hoaz gant darn anezo ar c'hroc'hen ouz o eskern hag o bleo en o fenn (7).

Eus annezlec'hiou nevez-oadvezidi ar maen en Ejipt ne anavezomp nemet ar re a oa war harzou ar gouelec'h, pe, da vihana, war ar pantennou pe war ar savennoù en em gav etre an douarou douret hag ar

lipous, ha prizet-dreist ar prenn anezo, ruz e liou ha peuz-divreinus ; ar jujubez (*Zizyphus spina Christi*), frouezet-c'houek i ivez ; an tamariskl (*Tamarix nilotica*) ma 'z ae o frenn gant Ejiptiz d'ober troadou binviou hag armou. Lenn F. Hartmann, *op. cit.* pp. 17-70.

(7) Ker bras eo sec'hor an aer en Ejipt ma chom hep mergla houarn an armou, ha ma krasa e-lec'h breina ar c'horfou maro dilezet war gorre an douar.



gouelec'h. Annezlec'hiou all a oa moarvat e strad an draonienn, war ar moudennou a vane diveuz e-pad an dic'hlann. Nemet koundounet ez eo bet ar re-se dindan ar gwiskadou-lec'hid ledet gant dic'hlann bloaziek an Nil. Roudou diwar darn anezo a vefe kavet marteze, ma vefe gallet ober furchadennou e liveadou izela ar moudennou m'eo diazezet warno kêriou ha kêriadennou-bremañ an Ejipt (8).

(8) War uhelaat dalc'hmat eo aet ar moudennou-se, abaoe ar ragistorvez, gant an dismantrou hag ar skarzaduriou a bep seurt diwar dourn mab-den berniet warno. En hevelep amzer, edo ar stêr oc'h uhelaat he naoz dre leuskel en he strad an traez, ar grouan hag ar bili sachet gant he doureier, e-keit m'edo oc'h uhelaat war eun dro ar gompezenn tro-dro dre al lec'hidad en em ledet warni da bep dic'hlann. An niverennou amañ war-lerc'h, adskrivet diwar Jakez de Morgan ha Jalm H. Breasted, a roio d'al lenner eun alberz eus al levezon o deus bet an darvoudennou-se dre hir-amzer, ha hi hogos diverz pa seller outo dre vloaz. Leur an templou, savet gant ar Faraoned e strad an draonienn, uhel a-walc'h evit beza a-us da zour an Nil p' edo an dic'hlann anezañ en e greñva, a zo golôet hizio gant an dic'hlann : eus 0 m. 80 da 3 m. 25 ez eo ar gwiskad-dour en em astenn bremañ war al leur-se. E Memfis, gorre an douar da vare an Impalaerded Koz (war-dro 4000 bloaz diouzimp) en em gav bremañ 9 metrad izeloc'h eget lein ar moudennou. En hen rann-gêr Kaero, ez eus moudennou atredadurez diwar dourn Arabed ar Grenn-amzer, d'ezo etre 12 ha 15 metrad uhelder. E delta an Nil, soundaduriou, graet a-dreuz d'al lec'hidadou degaset gant ar stêr en eul lec'h m'edo e derou ar pleistoken eur pleg-mor, o deus tizet 30 metrad dounder hep steki ouz goueled ar pleg-mor gwechall. Ret eo lavarout amañ ez eo anat eur goazadenn en darn-se eus an Ejipt abaoe ar pleistoken, hag ez eo en em astennet ar c'hoaz-se da holl aod hanternoz Afrika. Ar soundaduriou graet e kompezenn ar Mitidja (Aljeria), da skouer, o deus diskuliet bezañs lec'hid-stêr a-weleadou betek 200 metrad a-is da live ar mor. J. de Morgan, *Le Monde oriental avant l'Histoire*, war *Anthr.* 1924, pp. 239-51 ; *Hum. préhist.* pp. 14-5 ; J. H. Breasted, *The Origin of Civilization*, war *The Scientific Monthly*, miz Du 1919, p. 307.

Er c'houndouna-se dindan lec'hidadou an Nil eus eur c'halz a ehanlec'hiou o tenna da oadveziou ar maen, emañ penn-abeg an toull bras a zo en hon anaoudegeziou diwar-benn ragistor an Ejipt, pa n'anavezomp er vro-se ijinerez ebet, koulz lavarout, oc'h ober an tremen etre ijinerezou an oadveziou chellezel-acheulel-mousterel hag ijinerezou dibenn nevez-varevez ar maen.

Al lec'h nemetken m'eo bet kavet betek-hen eun ijinerez-a-dremen etre hen-oadvez ha nevez-oadvez ar maen eo kompezenn Kom-Ombo, e rannvro Assouan, war-hed 840 kilometrad en tu kreisteiz da Gaero. Stank eo er vro tro-dro oberiaduriou an ijinerezou chellezel-acheulel-mousterel. Ar gompezenn-hi n'eo nemet strad aet da hesk eul lenn vras a oa anezi e derou ar pleistoken. Dont a rae he dour d'ezi, diouz tu ar c'hreisteiz, eus an Nil, ugent kilometrad en tu-mañ da lammdouriou Assouan. Da heul dispennidigez dre hir-amzer ar Silsile, eun dorgenn oc'h ober da chaoser war al lenn, e c'houlonderas houmañ tamm-ha-tamm, hag ez eas da c'heuniou ar strad anezi. Bep ma izelae livead al lenn, e teue da anneza an douarou o tiveuzi tud a zo manet enno diwar o lerc'h roudou paot eus o labour. Sebiliz a zo bet graet eus an dud-se, ha *sebilel* eus an ijinerez krouet ganto (9). Hemañ a wiskas a-hed an amzeriou tri stumm, kement anezo hag a liveadou gant al lenn o tigreski.

*Livead kosa.* Binviou e mein kalet peurliesa : diorel, mein porfirheñvel, kouarz, krag, an neuz vousterel gant darn anezo. Gwall-nebeut a vinviou e maen-tan. Breo ebet. Roudou oaledou. Eskern loened. Diouer

(9) Eus Sebil, ano eur gêriadenn, e kompezenn Kom-Ombo.



a gregin. An dud a zo anezo hemolc'herien ha peske-taerien nemetken.

*Eil livead.* Izeloc'h e naoz al lenn emañ ehanlec'hiou al livead-mañ, ha pelloc'h ez int padet da veza annezet eget re al livead kenta. War-hed dek kilometrad en em astennont hep rann na torr etrezo. O tiskregi diouz ar mein kalet emañ Sebiliz, hag e kemeront en o lec'h ar maen-tan, p'emaint o paouez her c'havadenni, en tu reter da Gom-Ombo, er gompezenn a oa o tiveuzi tamm-ha-tamm a-greiz an doureier. Bez' ez eus breier (ar mein-mala hag ar mein-diazez). Hag ivez dilerc'hiadou-kegin, anezo krugadou a-bez, kregin enno en eun douez gant eskern-loened.

*Trede livead.* War zizec'haat ez a bepred ar gouelec'h arabek (10), ha war zifounnaat an dour en ads-têriou an Nil o tont eus ar reter, ken na deont da hesk a-benn an diwez. Ma teu an dud da ober o annez en naoz anezo. Kent en em skigna ha dilezel ar vro, en em zastum Sebiliz en-dro d'ar poullou-dour diweza. En e varr uhela emañ bremañ o ijinerez. Dilezet a-grenn ganto ar mein kalet, nemet ar c'hrag a ya evel kent da zanvez ar breier. Ar maen-tan a zo trec'h, ma reer anezañ binviou bihan, lîes-doareet, mentoniel o furmou, ha heñvel-bras ouz meinigou-tan benet an ijinerez tardenezel en Europa. N'eus na poderez-pri na binviou maen-lufret.

Bez' hon eus amañ, evel ma weler, eur skouer-dreist eus ijinerez eur boblad-tud oc'h en em dreuzneuzia war al lec'h end-eeun, hag o tremen tamm-ha-tamm

(10) Gouelec'h arabek a vez graet eus an darn eus ar Sahara er reter d'an Nil, gouelec'h libuaek eus an darn er c'hornog d'ezañ.

eus an ijinerez mousterel d'an ijinerez tardenezel. Hep he far betek-hen eo ar gavadenn-se en Ejipt (11).

Ehanlec'h Helouan, aet da get bremañ, a denne marteze, heñ ivez, d'eun oadvez-a-dremen etre hen-varevez ha nevez-varevez ar maen : darn eus an traezou oberiet kavet ennañ, a-wel bremañ e mirdi Kircher, e Rom, a zo heñvel a-walc'h ouz oberiaduriou krennvarevez ar maen dizolôet e Berberia (12).

A-benn bremañ, n'omp evit digemma spis nemet daou rannoadvez e nevez-varevez ar maen en Ejipt : 1° eur rannoadvez m'edo e boaz ar vouc'hal vaen eus ar stumm europek (13) ; 2° ar rannoadvez m'edo boaziet keñver-ha-keñver ar maen hag ar c'houevr da zanvez an armou hag ar binviou.

D'ar c'henta rannoadvez e tenn an ehanlec'hiou a zo bet dizolôet er Fayoum (Ejipt-Izela : Dimeh, Om el Atl, Kom-Hachim. En eil rannoadvez emañ klos ehanlec'hiou an Ejipt-Uhela (ar Saïd, en arabeg) : El Amrah, Touc'h, C'hattara, Zaouaidah, Jebelein, Negadah, Kaouamil, Abudos, hag all.

Fayoum (14) a vez graet eus eun izelenn ec'honmeurbet en tu kornok d'an Nil, nepell diouz an Delta. Eno ez eus eul lenn-dour bet peskedus-meurbet a-hollviskoaz (15), ha hi kalz brasoc'h gwechall eget ña deo bremañ. E-doug ar pleistoken eo edo en he brasa. Ar c'hevrennou aet da hesk eus al lenn bleistokenel-se en em astenn keit diouz al lenn-vremañ ma sav linennad o aodou 40 metrad a-us da livead houmañ. Ar goueledadou lec'hid ha grouan diwar al lenn goz, aet war garrekaat goude o dizec'hidigez, a zo leun a gregin, a eskern pesked, baoted, hag anevaled all brasoc'h (16). Krignet ha kleuzet ez int bet gant an dour gouez e-pad an holoken, ha warno eo e teuas nevez-oadvezidi ar maen da sevel o annez, ouz glannou al lenn-neuze, p'edo c'hoaz live an dour enni 30 metrad a-us d'al livead bremañ. Pell diouz ribl an dour, e-kreiz douarou maro ar gouelec'h, en em gav hizio an annezlec'hiou-se, ha kement-se eo en deus diogelaet ar viridigez anezo betek hon amzer.

Dre n'eus ket a weleadou-kleiz maentanus er vro, o deus ranket Fayoumiz ober gant kailhos an diluviom da zanvez o binviou, ha gouezet o deus ervat ober o gounid anezo. Deuet eo d'eomp diwar o dourn bouc'hili maen-tan, meinigou-tan dantek diwar filzier, broudou-birou, kantennou maen evit bataraziou, meinmala, morzoliou maen, podou-pri ruz diaoz a-walc'h, stummet gant an dourn, kregin-mor toullet d'ober kelc'hennou-gouzoug pe kelc'hennou-brec'h, darn anezo diwar gouennou o veva er Mor Kreizdouarek, darn all diwar gouennou o veva er Mor Ruz. Toullou kleuzet en douar da virout enno greun, ha strewet a golo ar strad anezo, a zo bet kavet ivez. Eun dra da

(11) E. Vignard, *Une nouvelle industrie lithique : le Sébilien*. war *Bull. de l'Institut français d'Archéologie orientale*, XXII, Kaero, 1923 ; *Anthr.* 1924, pp. 568-71.

(12) J. de Morgan, *Prem. Civil.*, p. 208, n. 6.

(13) War kantviliadou mein-tan benet kayet en Ejipt, a-vec'h ma 'z eus eur c'hantad a vouc'hili lufret, G. Jéquier, *Histoire de la Civilisation égyptienne, des origines à la conquête d'Alexandre*, mouladur nevez, 1923, p. 56.

(14) « Ar mor », en arabeg, E. Amélineau, *Résumé de l'Hist. de l'Egypte*, 1894, p. 126.

(15) Eus al lenn-se, anvet Birket el Keroun en arabeg, eo e teu bremañ c'hoaz ar pep brasa eus ar pesked a vez debret e kêr Gaero, de Morgan, *Prem. Civil.*, p. 220, n. 4.

(16) Dourvarc'hed ha gourglazarded en o zouez.

evesaat eo na gaver ket, en annezlec'hiou ar Fayoum, ar paliouïgou-sklent, ar maen malac'hid hag ar c'houevr a gaver en annezlec'hiou an Ejipt-Uhela. Bez' ez eus a-hend-all heñvelderiou etre oberiaduriou ijinerez-maen ar Fayoum hag oberiaduriou ijinerez-maen Berberia (Tripolitana, Kreisteiz Aljeria, Marok), heñvelderiou stankoc'h c'hoaz marteze etrezo hag oberiaduriou ijinerez-maen Siria (17).

Binviou heñvel ouz re ar Fayoum a zo bet kavet amañ hag ahont en Ejipt-Uhela (18). Dianav d'eomp avat annezlec'hiou an dud o deus benet ar re-mañ, dre m'edont peurliesa, gwirheñvel, e strad an Draonienn, ha dre m'en em gavont koundounet bremañ dindan lec'hidadou ar stêr. War ribl ar gouelec'h, ez eo bet eilpennet re aïes an douar gant an dud o deus bevet en oadveziou war-lerc'h evit ma hellfed gortoz kejout ouz ar re anezo a oa marteze diazezet eno.

*Rakfaraonel* a ra an ejiptegourien eus eil rannoadvez nevez-varevez ar maen en Ejipt, dre ma 'z eus bet anezañ nebeud amzer kent derou ar Faraonelez er vro. Eus annezlec'hiou an Ejipt-Uhela (Abudos, Negadah, Touc'h, El Amrah, hag all) eo e teu d'eomp an darnvuia eus arrebeuri an amzer-se. Evitañ da veza nevesoc'h eget ijinerez ar Fayoum, afrikanoc'h en e stumm eo ijinerez rakfaraonel an Ejipt-Uhela, ha stankoc'h an heñvelderiou a zo etre an traezou oberiet gantañ hag oberiaduriou ijinerezou ar maen e Berberia hag er Sahara, ar re anezo dreist-holl a vez daskoret gant

(17) E. W. Gardner ha C. Caton-Thompson, *The recent Geology and neolithic Industry of the northern Fayum Desert*, war *Journ. of the Royal Anthropological Institute*, LVI, 1923 ; *Anthr.* 1928, pp. 168-9 ; de Morgan, *Prem. Civil.*, p. 209, n. 1 ; *Anthr.* 1921, pp. 217-9.

(18) De Morgan, war *Anthr.* 1921, pp. 216-7.



ar *Bled* tuniziat hag aljeriat (19). Ha beza ânavezet ha boaziet an aour hag ar c'houevr gant Rakfaraoniz, e maen e talc'hont evelato da ober ar pep brasa eus o binviou. Neuze eo e voe tizet gant glannidi an Nil o ampartiz vrasa e labour an danvez-se. Eus an teir fobl, er ragistorvez, o deus diraezet ar par pella e labour ar maen, Skandinaviz en Europa, Ejiptiz en Afrika, Meksikiz en Amerika, gant Ejiptiz eo ez a al lore, kuit a bep arvar. Deuet eo d'eomp diwar o dourn taoliou-micher ne vefed bremañ, ne lavaran ket evit ober gwell, hogen evit ober par d'ezo zoken : pikolou kontilli maen-tan dam-groumm, broudougoafiou hir, broudou-saeziou, kelc'hennou-brec'h moan kemeret an danvez anezo en eur maen-tan bet divouedet en e greiz aketus-tre gant eun ampartiz souezus, podou ha listri kaer, stummet e doareou maen kaletmeurbet darn anezo : maen-raz, maen-krag, alabastr, maen-greunek, diorel, porfir, bazalt (20). War labour an aour e oant ken akuit-all, p'o deus gwisket a-wechou troad o c'hontilli maen gant eur follenn eus ar metalse koagrennet enni en he hed skeudennou-kinklaat eus ar brava. Kontilli maen-tan all a zo outo troadou olifant o lakaat anat na oa ket manet Rakfaraoniz war-lerc'h evit pez a sell bena, lufra ha kizella an danvezenn-se : peurc'holôet eo ar c'haera eus an troadoumañ a skeudennou engravet, anezo loened ar penna gouennou a veve d'ar mare en Ejipt (21).

Er beziou eo ez eo bet kavet ar pep muia eus an

(19) De Morgan, war *Anthr.* 1921, p. 218.

(20) A. J. Reinach, *L'Egypte préhistorique*, p. 32 (mouladur distag ; diwar *Rev. des Idées*, 1908).

(21) *The Journal of Egyptian Archaeology*, miz Genver ha miz Here 1918.

traou kaer-se. Daskoret ez eus bet ouspenn gant an hevelep beziou miliadou podou ha listri pri, a bep furm hag a bep ment, bet stummet dispar war-bouez an dourn, hep ober gant an turgn. Diouz pemp doare poderez ez eo an darnvuia eus al listriaj-se : ar poderez ruz gant eur riblenn du, ar poderez hollruz, ar poderez ruz gant kinkladuriou gwenn diwar linennou rik pe diwar furmou buhezeged linennekaet, ar poderez azgwenn pe velen, ar poderez azgwenn pe velen golôet a livaduriou ruz o skeudenna plant, loened, tud, bigi, hag all (22).

Dre gendastum kement sklerijennad a deu d'eomp diwar ar c'havadennou graet betek-hen, setu an daolenn a heller tenna eus buhezegez ha doareou an dud o deus bevet e traonienn an Nil a-hed nevez-varevez ar maen, ha, dreist-holl, war e zibenn hag e penn-kenta oadvez ar metalou (23).

Seiz mil vloaz diouzomp, edo c'hoaz gant an Ejipt

(22) Estr eget ar pemp rummad listri pri meneget amañ, anezo listri a lorc'h oberiet gant evez, ez oa daou rummad all c'hoaz : rummad ar podou pri azgell, diaoz a-walc'h, da ziankajou tïegez ; rummad ar podou pri du pe c'hell-du, diginkl pe kinkladuriou gwenn outo. Degaset a vaez-bro e vije ar remañ, war a greder, eus ar broiou en hanternoz d'ar Mor Kreizdouarek hervez darn eus an ejiptegourien, eus Nubia hervez darn all, E. Naville, *La poterie nubienne*, war *Rev. archéol.* 1922, II, p. 44-54 ; G. Jéquier, *op. cit.*, p. 79.

(23) Levriou da lenn : de Morgan, *Recherches sur les origines de l'Egypte : l'âge de la Pierre et les Métaux*, I, 1896, II, 1897; L. W. King ha H. R. Hall, *Egypt and Western Asia in the Light of recent Discoveries*, London, 1907 ; A. J. Reinach, *op. cit.* ; J. Capart, *Les débuts de l'art en Egypte*, Brussel, 1909 ; G. Jéquier, *op. cit.*, pp. 51-92 ; de Morgan, *La Préhistoire orientale*, 3 levrenn, 1925-1926-1927 (II, *L'Egypte et l'Afrique du Nord*, 1926). A-zivout an oberenn-se, lenn ar pez a lavar M. Boule ha L. Germain, war *Anthr.* 1928, pp. 139-42 ; 317-45.



ar stumm a zo bremañ gant glannou an Nil-Uhela, en tu-hont da C'hartoum, ha gant riblou Stêr C'hlas ar Sennaar (24). Eur c'hlasvez stank a c'holôe an draonienn penn-da-benn (25). Koadadou « drein-Ejipt » (*Acacia nilotica*), palmez ha gwez deliennet-ledan en em astenne war an enezennou ha war an douarou izel beuzet bep hañv gant al liñvadenn, brousgwez dreinek o strobella bep hent etre ar c'hefiou, ha gwezvoudou teo o keneren ar barradur eus an eil wezenn d'eben. Amañ hag ahont e tigore frankizennou lakaet ken didreuzus all gant ar geot hir ha stank (26). Ar pradou hedvloaziek-se a zedenne geotdebrered a-leiz, ha, d'o heul, an daou-rummad buhezeged a ra o freiz anezo : al loened fero hag an dud. Pantennou an draonienn o deus daskoret lïes gwech da furcherien hon amzer roudou eus ar banveziou rankles graet gant hemolc'herien an oadvez-se : eskern antiloped, bualed, eje-

(24) Gweladennet gant an Alaman G. A. Schweinfurth e-pad ar bloaveziou 1864-1869, ha taolennet gantañ en e levr *E kalon Afrika* (troïdigez c'hallek gant an itron Loreau, Paris, 1875).

(25) *Kemt* « an Draonienn Du » pe « an Douar Du » a veze graet eus o bro gant Ejiptiz an istorvez, *Teshert* « ar Vro Ruz » eus ar gouelec'h kras tro-war-dro.

(26) Difraostet penn-da-benn evel m'emañ bremañ, ha trôet e parkou abaoe milvedou an holl c'horread trevadus anezi, ez eo deuet an Ejipt da veza unan eus ar re baoura e-touez broiou ar bed evit an niver eus ar gouennou plant gouez o tiwana enni. N'oa ket kont evel-se ganti e-pad ar ragistorvez, zoken e-doug kantvedou kenta an istorvez. Schweinfurth hag Unger o deus anavezadennet, enframmet e brikennou Piramidenn Dahchour (IIIvet remziad Faraoned, etre 3400-3200 kent H.S.), eun niver bras souezus a c'heotennou soulennek a zo aet da get diwezatoc'h dirak an hada-edou. E dismantrou beredva Kahoun (dindan an XIIvet remziad Faraoned, 2200-2000 kent H.S.), n'en deus kavet Petrie roud ebet ken eus an darnvuia anezo, F. Hartmann, *op. cit.*, p. 70.

ned, olifanted, mesk-ha-mesk gant darn eus o binviou. Beza hon eus ouspenn, diwar o dourn pe diwar dourn Rakfaraoniz, o diskennidi, stummet er pri, kizellet pe engravet er maen hag en olifant, treset pe livet ouz tor ar podou, skeudenn kement gouenn-loened a veze kejet outo neuze en Ejipt : marmouz, leon, loupard, kaz-karvetaer, kaz-antilopetaer, bleiz, aourgi, louarn, bleizbroc'h, gad, olifant, frikorneg, dourvarc'h, pemoc'h-gouez, tapir (gwall zibaot), ejen, bual, demm (rouez-meurbet), karo (rouez-kenañ), gouezvaout Berberia (*Ovis Ammotragus Tragelaphus*), kragvouc'h (*Capra ibex*), antilopenn, gazelenn, jirafenn, struskañval, ibiz, kerc'heiz, pilikant, peroked, kioc'h, kornigell, morvran, klujar, kudon, koulm, turzunell, koailh, alc'houeder, gwennili, gwaz, alarc'h, houad (27). Kounaet eo bet o hemolc'hadennou gant ragistorvezidi an Ejipt dre ar skeudenni. Tud a welomp o lasbanna gouezvaouted war ar meneziou, oc'h enka dourvarc'hed ha baoted er geuniou, oc'h antella da baka gazeled pechou heñvel ouz rodou. Unan eus ar c'haera e-touez ar paliouïgou maen-sklent eus an oadvez rakfaraonel a zo skeudennet warni naontek hemolc'her, levrini ganto, o paouez lakaat ar c'helc'h war eur bagad gouezviled, ennañ gedon, gazeled, kragvouc'hed, struskañvaled ha leoned (28).

(27) Hag all. Evel ma weler dre an dezrevellad anoiou-se, ez eus bet eus an Ejipt, e-keñver al loenoniez, eur c'hroazhent ma teue da geja ennañ loened Kreiz Afrika, loened Norz Afrika ha loened Mervent Azia. Diarvar n'eo ket, avat, bezañs an tapir e traonienn an Nil d'ar pred-se, pa n'eus bet kavet betek-hen askourn ebet dioutañ. Al loen a dremener da dapir war ar skeudennou a hellfe beza eul loen all.

(28) J. Capart, *Les débuts de l'art en Egypte*, taolenn-skeudenni Ia ; J. E. Quibell, *Hierakonpolis*, London, 1900, I, taolennou-skeudenni 20, 21, 22 ; W. M. Fl. Petrie, *Prehistoric Egypt*,



War an hemolc'hadegou bras renet gant nevez-oadvezidi ar maen, e tleer lakaat ar steuzidigez en Ejipt, pa zigor an istorvez, eus darn eus ar gouennou-loened dezrevellet uheloc'h, al loupard, ar frikorneg, an olifant, ar jirafenn en o zouez. Boazieta armou an hemolc'herien e oa ar goaf, ar wareg hag ar bir (29), ar vouc'hal, ar vataraz (30), ar boumerang, prenn-bann pe vaz-vann (a yae da falaoueta dreist-holl) (31), al las-bann hag ar boulaou-bann (a raed ganto da baka an oc'hen, an antiloped, ar struskañvaled), hag a bep seurt pechou, antellou, tagellou ha gripedou. Pesked an Nil (karped, brelled, sili, tulbozed, hag all) a veze higennet, treantet (32), goafataet, forc'hataet

1920, taol.-sk. 21, 22 ; Petrie ha Quibell, *Nagada and Ballas*, London, 1896, taol.-sk. 51 ; Schweinfurth, *Ueber alte Tierbilder und Felsinschriften bei Assuan*, war *Zeitschrift für Ethnologie*, 1912, pp. 627, 658.

(29) Daou rummad broudou-saeziou a oa gant nevez-oadvezidi ar maen, en Ejipt evel en Europa : 1° ar broudou begek ; 2° ar broudou tranchedheñvel.

(30) Anezi eur maen lagadek hag eun troad prenn. Mein an hena bataraziou, en Ejipt, a zo d'ezo furm eur gantenn. E dibenn nevez-varevez ar maen (oadvez ar c'houevr), e voe graet en Ejipt evel en Azia-Vihana, e Sikilia hag en Italia, gant mein perheñvel evit ar bataraziou, Déchelette, *Manuel*, I, pp. 519-20.

(31) E-pad an Hen-amzer, ez eo bet boaziet ar vaz-vann e Nubia hag e Pount, war aod ar Mor Ruz. En hon Amzer, emañ e boaz c'hoaz gant Aostraliz. Eus yez ar re-mañ end-eeun eo e teu ar ger boumerang. Arabat kamm-gemmeska ar vaz-vann (prenn-bann, boumerang) gant ar vaz-vanna (*throwing-stick* e saozneg, *propulseur* e galleg). Houmañ n'eo ket eun arm diouti hec'h-unan, pa dalveze hepken da vanna ar goaf-bann, o kreski war eun dro an herr hag an nerz-trebarzi anezañ.

(32) Maen-tan, askourn pe olifant e oa an treantou. E pennkenta an istorvez, war an enskrivadurіou arouezluniek, aotrounez ejiptat a zo lorc'h enno c'hoaz o tougen an titl a « Denmeur an Treant », F. Hartmann, p. 241.

pe kemeret war-bouez rouedou, seulennou, baouïgou (33). Da vont war an dour, e rae Ejiptiz nevez-varevez ar maen gant bagouïgou skañv-dioueledus graet gant broennennou-Ejipt pe gant raosklennou kevreet. Bagou brasoc'h e prenn o devoa ivez. An doare bag skeudennet an aliesa war ar podou a zo diwern ha dre roeñvou, kroummet war grec'h an daou benn anezi, eun doare diougabanenn war he c'hreiz, hag arouezintiou o sevel amañ hag ahont a-us d'he bourz (34). War eun dourndresadur (*graffito*) ragistorek o tont eus dibenn nevez-varevez ar maen, e weler skeudenn eur vag vras kroummet ouz krec'h an daou benn anezi, roeñvou a-leiz outi, eur bikolenn roeñv da stur en hec'h aroz, eur wern en he c'hreiz, stegnet outi eur ouel ledan karrezennek (35). Er ragistorvez kerkoulz hag en istorvez, muioc'h c'hoaz marteze, e veze stêr an Nil didenna ha sura hent da vont eus eul lec'h d'egile en draonienn. Ac'hano an niver bras a vigi a zo bet atao gant traonienniz.

War al livaduriou ruz a vez ouz tor darn ar podou pri bet stummet e-pad an oadvez rakfaraonel, e weler ivez skeudennou a greder ez int re nevedou ha kêriadennou. Nevedou, anezo tïezigou savet en eur c'hlouedad-gwial, ha kaeraet gant dent-olifant, en-dro d'an tïezigou-se peuliou, outo klopennou-oc'hen. Kêriadennou, dirazo eun douflez, eun dinaouenn hag eur peulgae ; war greiz an difenn-se, evel daou dour harp

(33) F. Hartmann, pp. 187-9, 225. A-zivout an doareou-pesketa en Ejipt, — hag e lec'h-all, — lenn ouspenn : W. Radcliffe, *Fishing from the earliest times*, London, 1921 ; A. Gruvel, *La Pêche dans la Préhistoire, dans l'Antiquité et chez les Peuples primitifs*, 1928.

(34) Eur vag-kañv e vije an doare bag-se, war a greder.

(35) J. de Morgan, *Recherches*, I, sk. 492.



tu-ha-tu en eun ti izel n'eo marteze nemet an nor da vont ebarz ar c'hloz (36). War unan eus an touriou, emañ gwintet arouezinti ar meuriad. Eur wezenn a sav e penn ar c'hloz, unan all er-maez, houmañ o verka moarvat an dourlec'h, rak merc'hed a zo o vont daveti, o divrec'h bannet ganto a-us d'o fenn e stumm-dalc'h ar porterezed-dour. Ar skoed bras, a zo alïes en e sav e-kichen, a vije da verka emañ an dourlec'h tra kêriadenniz. Tro-dro e weler gwazed ganto en o daouarn pep a vaz hir ha kamm. Diskouez a reont beza o vesa bagadou struskañvaled hag antiloped (37).

Roudou diwar-lerc'h darn eus ar c'hloziou-se, a dalveze war eun dro da annezlec'hiou evit an dud ha da vuorziou evit al loened doñv, a zo bet dizolôet en diou riblennad traez o vevenni an draonienn, peurliesa e penn izela ar saonennou o tiskenn eus uhelennou ar Sahara davet an draonienn-veur. En em ziskouez a reont d'ar gwel evel krugadou o sevel eun nebeud troadadou a-us d'an traez tro-war-dro, damvoukoc'h egetañ dre o liou, hag enno dilerc'hiadou a bep seurt : pri, broenn ha raoskl diwar mogeriadur al logellou-annez, ludu ha glaou diwar oaledadou-tan, binviou-maen torret pe beurdeusk, darbodou, eskern ha fank diwar loened doñv. Diskuliet en deus studi ar re-mañ edo briz-kemmesket an tropelladou a veze gant Rakfaraoniz en o buorziou, pa gaved enno en eur ser ar c'hi (*Canis familiaris*), an ejen (*Bos bubalus, B. brachyceros, B. macroceros*), ar pemoc'h (*Sus scrofa*), ar c'havr (*Hircus thebaïcus, H. mambrinus*), an dañvad

(36) A. J. Reinach, *op. cit.*, pp. 28-9, 33. Gouizieien-all a wel bagou er skeudennou-se, Jéquier, *op. cit.*, p. 78 ; J. de Morgan, war *Anthr.* 1921, p. 432-3.

(37) A. J. Reinach, *ibid.*

(*Ovis longipes, O. platyura, O. strepsiceros, O. palaeoaegyptiacus*), ar gouezvaout berberiat (*Ammotragus tragelaphus*), an antilopenn (*Bubalis boselaphus, Hippotragus Bakeri, Oryx leucoryx, O. beisa*), ar c'hazelenn (*Gazella dorcas, G. isabella*), ar struskañval (*Struthiocamelus*), ar c'haran (*Grus cinerea, G. numidica* pe *Anthropoïdes virgo*). Da evesaat eo na gaver nag ar marc'h nag ar c'hañval e-touez ar miled maget gant Rakfaraoniz. Ne voe degaset ar marc'h en Ejipt nemet war-dro 1700-1580 kent H.S. ha diwezatoc'h c'hoaz eo en em skignas ar boaz da ober gant kañvaled.

Al livaduriou hag an engravaduriou ragistorek a deu da gadarnaat ar c'havadennou graet en annezlec'hiou, pa welomp skeudennet warno tud o vesa al loened-se, ha re-all ouspenn, evel ar jirafenn hag an azen, n'eo ket bet kavet betek-hen ar fank karrekaet anezo en annezlec'hiou. Engravaduriou-war-roc'h Kor es Salam hag El Hosch, da skouer, a zo warno oc'hen, ezen, jirafed hag antiloped dalc'het gant tud a-ere kerden (38).

Kenta soñj a deu war ar spered, pa weler an tropellou iskis a oa gant Rakfaraoniz, eo ez eus bet taolioù-arnodi a-leiz e pleustridigez al loened. N'o deus ket gouezet an dud diforc'ha d'ar c'henta sell ar gouennou a vije an talvoudusa d'ezo, ha, war eun dro, an aesa da zoñvaat. Dre hir amzer hepken ha diwar arnodadennou diniver eo ez int deuet a-benn d'her gouzout. A taoliou-esa graet gant ragistorvezidi an Ejipt evit doñva ar gouennou gouezviled en-dro d'ezo a voe kendalc'het gant o diskennidi, Ejiptiz an istor-

(38) J. de Morgan, *Recherches*, II, pp. 162-4.



vez, a-hed an Impalaerded Koz (39). Hevelep tastournerez a zo bet moarvat e lec'h-all, e Kornog Azia, da skouer, hag en Europa. Eno avat n'eus netra ouz hen testenia diarvar-anat. Nemet gouzout a reomp e oa bet diouezet an demm (*Cervus dama*), en hen-amzer an istorvez, gant poblou Palestina, Siria, Azia-Vihana ha Persia. An Hebreed, ar Phenikianed ha Karthadaïz a rae gantañ evel loen-kigerez ha loen-aberz (40). En Europa, war-dro ar prantad-se endeeun, e voe damesaet kirvi (*Cervus elaphus*) ha graet ganto d'o lidlaza (41). Diwezatoc'h, e-pad an oadvez kelt-ha-roman, e oa e Galia kirvi diouezet a dalveze d'an hemolc'herien da zedenna ar c'hirvi gouez war hed-tenn d'o birou (42). En trede kantved goude H.S. e reas ar Romaned o rann eus eur c'harr d'eur roue ar C'hoted a oa stlejet gant pevar c'haro. En doueedoniezou germanek ha slavek, ez a ar c'haro da loen-tenn pe loen-marc'hegez gant doueed ha doueezed a zo (43).

Eur fazi e ve moarvat lakaat ez eo bet douget atao an dud da zioueza loened d'o c'haout da eiled en o labouriou (44) pe evit beza pourvezet dalc'hmat

(39) Gaillard, *Tâtonnements des Egyptiens à la recherche des animaux domestiques*, war *Rev. l'Ethnographie*, 1912, pp. 329-48 ; L. Febvre ha L. Bataillon, *La Terre et l'Evolution humaine*, pp. 314-8.

(40) *Anthr.* 1922, pp. 272-4.

(41) Aremenn kavet e Gratz, Stiria. S. Reinach, *Catalogue sommaire du Musée des Antiquités nationales à Saint-Germain en Laye*, trede mouladur kresket, 1906, p. 79.

(42) *Acad. des Ins. et Bel. Let. Comptes rendus des séances*, 1924, p. 240, sk. 1.

(43) A. Lefèvre, *Germains et Slaves : origines et croyances*, 1903, p. 99 ; L. Léger, *La Mythologie slave*, 1901, pp. 171-2.

(44) Eun hir a bennad amzer a zo bet etre doñvidigez an ejen, da skouer, hag ar pleustri anezañ evel loen-tenn, pa na

a gig fresk diouz o blaz. Bremañ end-eeun, gant poblou warlerc'hiet, ez eus loened bet diouezet diwar c'hoari gant an dud, evit o flijadur hepken, hag o veva en o zouez evel loened moumoun : evel-se eo ar gazeled a gaver aliës gant Arabed ar gouelec'h, hag an dourgon, ar garhouc'hed (*Dicotyles*), ar garaned hag ar struskañvaled-Amerika (*Rhea americana*) a weler o veva e kêriadennou Indianed ar Chako (45). E-touez poblou warlerc'hiet all, diwar abegou a gredenn eo e vez diouezet ha maget loened gouez. Anavezeta skouer a se eo an arzed a vez desavet ha lidlazet gant Aïnoued enezennou Yezo ha Sac'halin (46). Ar c'hiz da vaga arzed gant kêr Vern, en Helvetia, a zo hec'h andon e kredennou rakkristen poblou Europa (47). Ar re-se a dremene an arz da loen doueel. Gant hen-Iwerzoniz e talveze ar ger *art* war eun dro kement ha « arz » ha « doue » (48). An hen-C'hermaned a valee arzed en o farkou d'an nevez-amzer da strujusaat an douar anezo ha da gaout eostou puilh (49). Arzed a veze lazet en aberz gant

oa ket a girri gant nevez-oadvezidi ar maen, ha pa n'o deus graet gant eler nemet gwall-ziwezat, d'ar mare m'edo ar c'houevr oc'h en em skigna en o zouez.

(45) Erland Nordenskiold, *La vie des Indiens dans le Chaco*, troïdigez c'hallek gant H. Beuchat, 1912, p. 80.

(46) P. Labbé, *L'île de Sakhaline*, war *T. du M.* 1902, II, pp. 469-76.

(47) S. Reinach, *Cultes, Mythes et Religions*, I, p. 55.

(48) Dont a reas da dalvezout « doue » hepken, hag evel-se e voe lakaet d'ar Christ, W. Stokes, *Three Irish Glossaries*, London, 1862, p. 2 ; d'Arbois de Jubainville, *Propriété foncière*, 1890, pp. 387-9.

(49) A. Knappert, *la vie de Saint Gall et le paganisme germanique*, 1894, p. 28 (mouladur distag ; diwar *Rev. de l'Hist. des Religions*ɹ.



poblou-zo a Iberia (50). Souezi a rankomp pa welomp war an izelvosou loened ken rukunus ha bleizbroc'hed desavet ha maget gant Ejiptiz an Impalaerded Koz, nemet disouezi a dleomp ober pa zeuomp da c'houzout dre enskrivadurIou ar vro e veze kinniget al loened-se da brofou d'an anaon (5). A hellfe beza o dije bet an abegou a gredenn brasoc'h perz eget na greder peurvuia e diouezidigez ar gouennou-loened gant mab-den (52). Da vihana, ar penna gouennou loened doñv (53) a zo bet gant ar ouenn wenn o deus dalc'het

(50) H. Obermaier, *Bronce iberico represantando un sacrificio*, war *Boletin de la Societad española des Excursiones*, XXIX, 1921, pp. 130-42 ; *Anthr.* 1923, p. 583.

(51) F. Hartmann, p. 202.

(52) Goulakaet ez eus e vije bet damesaet an ejen da heul ar gehelidigez a veze graet d'al loar, en abeg moarvat d'an heñvelder a zo etre e gerniel hag ar c'hresk. Buorza ejened gouez o dije graet pigellerien nevez-varevez ar maen e sell d'o lidlaza d'o doueez. Diwezatoc'h ha tamm-dre-damm eo e vije deuet d'o spered o lakaat da dalvezout a-hend-all, E. Hahn, *Demeter und Baubo : Versuch einer Theorie der Entstehung unseres Ackerbaus*, Lubeck, 1896.

(53) Ki, ejen, gavr, dañvad, pemoc'h, marc'h. Tuet bras e vefed da lakaat ar c'hi er-maez eus ar roll-se, gant reiz e hañval da dud hon amzer meiza ez eo diwar gwelout ar skiant a ziskoueze ar c'hon gouez o hemolc'hi evito o-unan o dije graet ar ragistorvezidi o menoz da lakaat ar skiant-se en o c'herz dre gemerout kon da eiled en o hemolc'hadennou. Arabat ankounac'haat avat o deus Europiz ar ragistorvez desavet kon evit o debri. Testeniou anat a se a zo bet kavadennet, ken er Brovañs (Adaoust), ken en Danmark, en ehanlec'hiou nevez-varevez ar maen, ken en Italia, e terramarou oadvez an arem. En hen-amzer an istorvez, ez eus bet eus ar c'hi eul loen-aberz gant meur a bobl a ouenn wenn : Karianed, Persed, Iwerzoniz, hag all. Ch. ha J. Cotte, *Sur des Chiens préhistoriques de Provence*, war *Bul. et Mém. de la Soc. d'Anthropol. de Paris*, 1921, pp. 176-202 ; *Anthr.* 1924, pp. 430-1 ; C. Autran, war *Babyloniaca*, VIII, pp. 142, 154, 156 ; d'Arbois de Jubainville, *Intr. à l'Et. de la littér. celt.* 1883, p. 247.

eur bras a lec'h e lidou-kredenn ar poblou diwar ar ouenn-se : divinouriez, kehelouriez, aberzouriez, brezelouriez, hag all (54).

Diouz an edennou bet kavet en o annezlec'hiou hag en o beziou, e c'houzomp e hade glannidi an Nil, e dibenn nevez-varevez ar maen hag en oadvez ar c'houevr, mell, heiz, yell ha gwiniz. Gounit a raent ivez, moarvat, darn eus al louzou-debri a gavomp gant o diskennidi, e derou an istorvez, evel ar gweg, ar fao, ar fer hag an ognon. Anat e teu d'eomp beoder an hada-edou en o zouez gant stank e oa ar binviou o tenna d'ezañ : meinigou-tan dantek diwar klaouadur filzier prenn, mein-tan plaen, bras a-walc'h, ha keladurheñvel diwar pigellou (55), breier. Uzadur bras an dent gant Ejiptiz ar ragistorvez (evel gant Europiz en hevelep pred) a ziskouez e veze debret ganto an edennou, neket e bleud hepken, hogen en o fez ha kras.

Douar lec'hidek traonienn an Nil a zo gant ar re strujusa hag aesa da labourat er bed holl. A hellfe beza eta e vije bet an Ejipt unan eus ar broiou ma 'z eo bet gounezet douar enno da genta. Abred-kaer da vihana o deus gouezet hec'h annezidi ober o mad eus ar plant a greske anezo o-unan enni, pa gaver eno, hag eno hepken, e-pad hen-varevez ar maen, daou rummad mein-tan benet o deus talvezet, gwirheñvel, da aoza da vevañs an danvezennou plantennek (56).

Gwiskamant nevez-oadvezidi ar maen en Ejipt a anavezomp mat a-drugarez d'ar skeudennou ha d'ar beziou. Ne oa anezañ, gant an hemolc'herien, nemet eur gouriz, a-ispilh outañ a-ziaraok eur gouin ler hir (57), a-dreñv eul lost loen. Goude e teuas ar barlennwisk e boaz. Stardet en-dro d'an dargreiz, e tiskenne betek tizout a-us d'an daoulin. E ler e oa hep mar ebet ar barlennwiskou kosa ; e geotennou neudennek hag e lin diwezatoc'h. Delwennouïgou olifant a ziskouez d'eomp gwazed paket-klos eus o diskoaz

(54) N'omp ket amañ evit mont larkoc'h gant ar studi-se. Kavet e vo hiroc'h diwar he fenn e *Rev. de l'Hist. des Religions*, passim, hag e S. Reinach, *Cultes, Mythes et Religions*, pemp levr, 1905-1923.

(55) Peurheñvel e oa ar pigellou-se ouz ar re a veze boaziet gant Europiz. Gwir geladuriou e maen-tan a zo bet kavet ivez, o lakaat anat e oa a-benn neuze kilvizien e traonienn an Nil.

(56) F. Hartmann. pp. 10-2. Lakaet ez eus bet, a-hend-all, e talveze ar boullou-maen a vez kavet alïes en chanlec'hiou mousterel Europa da flastra danvezennou plantennek, korzennou pe wriziennou. kent o debri, *Anthr.* 1923, p. 170. Goulakaat zoken en deus graet Bayer e oa a-benn neuze, ha betek en oadvez rakchellezel, eun doare gounidegez-douar en hor rannved. Goude ober berz en Europa e-doug an oadvez chellezel, e vije diskennet ar c'hounidegez-douar en Afrika gant an dud a bleustre warni, pa zeuas Amzer ar Skourn Bras da ober he reuz. En he lec'h e vije en em ledet en Europa eur sevenadur hemolc'herien (o tont moarvat eus an hanternoz). Pa voe adarre Europa mat d'ar gounid-douar, goude habaskadur an temzamzer enni ha teuzidigez ar skournredennou, ec'h adteuas enni eus ar C'hreisteiz ar c'hounideien-douar. E berr-gomzou, bet e vije e-kerz an diluviom en hor rann-ved daou sevenadur :

*a*) eur sevenadur kreisteizel, diazezet war al labour-douar, oc'h en em astenn eus an oadvez rakchellezel betek nevezvarevez ar maen ;

*b*) eur sevenadur hanternozel, diazezet war an hemolc'herez, oc'h en em astenn eus an oadvez aorignakel betek an oadvez maglemosel.

Lavaret eo bet a-enep da Vayer ez eo gwall-vresk diazezou e c'houlakadur, F. de Zeltner, war *Anthr.* 1924, pp. 133-4.

(57) Ar gouin-se, pe « kalc'hwisk », a veze gwisket c'hoaz, en hen-amzer an istorvez, gant Libuaïz. Douget e oa gant Kretiz e-pad an oadvez minoel. Bez' ez eus anezañ bremañ gant meuriadou Morianed en Afrika ha gant Nevez-Kaledoniz en Okeania.

d'o uferniou-treid e mantilli hir, a oa ler an danvez anezo, diouz unan aet e tammou a zo bet kavadennet en eur bez (58). Ar c'hrec'hin loupardеd a yae aliës da ventell pe da varlennwiskou gant an hemolc'herien hag ar vrezelourien. Ar renerien, pennou-meuriadou pe bennou-kêriadennou, a oa war o fenn unan, diou pe deir stuc'henn evned, struskañvaled peurliesa. Pennwiskou kregin, heñvel ouz re Europiz, a zo bet kavet endro da glopennou er beziou. Bez' ez oa ivez eun doare tog plouz, striz, uhel-uhel ha begek, a zo aet diwezatoc'h da bennwisk gant an doue Osiris. Ar merc'hed a oa ganto broziou berr ha striz a leze en noaz kevrenn uhela o c'horf a-us d'o dargreiz. War o fenn e oa pep a grib uhel hag enk, olifant pe askourn. An darn eus ar grib-se a-wel a-us d'o bleo a oa didrouc'het enni eur skeudenn-ginkla. Paot e veze ar c'hinkladuriou-korf, nemet oberiet garo en danveziou dister e oant peurliesa. Bez' ez oa anezo kelc'hennou-brec'h olifant, gwer-kregin pe vaen-tan, kelc'hennou-gouzoug lïes-rezek a-ispilh war ar brusk, ar paterennou anezo e pri-poaz, e maen-raz, e kornalinenn, en agatenn, e maen-tan, e darnou diwar kregin, e kistinmor bihan karrekaet.

Emliva ha broudvrizella (tatoua) ar c'horf a veze graet en Ejipt ragistorek evel en Europa. Delwennouïgou-merc'hed, stumm-dalc'h korollerezed ganto, a oa livet war o c'horf linennou drezennek ha skeudennou-loened. Heñvel eo peurliesa an emlivaduriou-korf hag ar broudvrizelladuriou ouz an tresaduriou a zo war ar podou. An danveziou-emliva boaziet gant Rakfaraoniz e oa ar maen-malac'hid gwer (a dalveze

(58) Quibell, *Hierakonpolis*, taolennou-skeudenni IX hag XI ; A. J. Reinach, *op. cit.*, p. 25.



da gelc'ha kantou en-dro d'an daoulagad evit diwall an dremm ouz sked an heol), ar glaouat glas diwar kouevr, ar sulfurat du diwar stibion, ar pri melen pe ruz.

Ar giziou heuliet gant Rakfaraoniz evit sebelia o re varo a oa heñvel-meurbet ouz re Europiz. Roud ebet en o zouez eus ar c'hiz da valzami ar c'horfou a oa da veza tra Ejiptiz an istorvez. Douaret e veze ar c'horf en e bez, pe didammet ha torret e eskern (59). Pa oa en e bez, e oa daoubleget, an daoulin da geñver ar brusk, ar seuliou stok ouz an diadreñv, er stumm-dalc'h a zo bet graet e faoz *kroeellek* anezañ. Gwechou-all e oa ereet, pe gwriet ebarz krec'hin loened (gazeled, deñved, gevr), pe paket e klouedennou-broenn, pe hanter-zevet, pe klenket ebarz eur jarl pri. Roudou ter-douar kavet ouz eun askourn bennak a zo bet tremenet gant ejiptegourien-zo d'ar c'henta taol-esa a valzamerez. An armou a oa nebeut anezo er beziou. Peurliesa n'oa nemet unan e pep bez, hemañ avat oberiet-klok ha kaer-dreist, trec'h a-bell d'an armou a vez kavet a-skign war varr an douar (60). Paot en-eneb e oa ar c'hinkladuriou-korf, ha stank ar podou hag al listri pri, bet enno kig (pennou ha morzedou gazeled peurvuia), greun (had lotuz ha heiz dreist-holl), ha moarvat ivez evaduriou : dour pe viorc'h. Paliouïgou maen-sklent gwer, kizellet pe engravet aketus, a veze lakaet er bez e-kichen

(59) Arabat kredi (evel m'o deus graet hiniennou) ez eus amañ roudou diwar an debri-tud. Bruzuna eskern an hini maro a zo eur boaz heuliet c'hoaz gant meuriadou yuzev ar Reter, Weisgerber, *op. cit.*, p. 242.

(60) Ar mein-tan benet rakfaraonel, a-skign war varr an douar abaoe pemp pe c'houec'h mil vloaz, n'eus ket outo ar verglenn a vez gant mein-tan benet hen-varevez ar maen.

penn an hini maro. Paliouïgou da vrevi ar maen-malac'hid gwer (a dalveze da liva an dremm) a vije anezo, hervez hendraourien 'zo : tilsamou pe hoal-vadou, hervez darn all ; skoedou-gouestla da eñvori uheloberiou brezel pe Hemolc'h, hervez hiniennou c'hoaz (61).

A-drugarez da sec'hor-dreist an aer en Ejipt, o deus miret mat ar beziou-se, nebeutoc'h eget eur metrad diouz gorre an douar, neket hepken an eskern, hogen alïes ar c'hroc'hen, ar bleo, ha darn zoken eus ar flugez, evel ar stomok da skouer. Ar pemp bered ragistorek o deus daskoret ar founnusa danvez-studia d'an denoniourien eo beredou Beit-Allam, Negadah-Kreisteiz, Kaouamil, Negadah-Hanternoz ha Gebel Silsileh.

Unouenn ne oa ket ar boblañs en Ejipt-Uhela, da zezvarn diouz an holl relegou-se. An aroueziadur-penn anezo a ya eus 66,2 (hirbennegez-dreist) da 76,2. Gant klopennou 'zo e sav betek 80,4. Eur glopenn bennak a zo pennet-etre. Stankoc'h eget ar re-all eo koulskoude ar c'hlopennou hirbennek. Friet-etre eo an dremmou, re ar merc'hed dreist-holl, ar wazed o luska war ar voanfriegez. Ar vent a ya eus 1 m. 56 betek 1 m. 74, an dud ventet-berr o veza an niverusa. Moan peurliesa eo eskern ar c'horf hag an izili, dizoun enno enlouc'hadur penn ar c'higennou, zoken gant an eskern diwar wazed. Gwenn eo ar c'hroc'hen. Du ar bleo, moan-meurbet alïes, eeun ha lintrus. Ar bleo

(61) Paliouigou maen-sklent heñvel-meurbet ouz re an Ejipt a zo bet kavet e taoliou-maen ar Portugal hag ar Brovañs, V. Cotte, *Documents sur la préhistoire de la Provence : la civilisation néolithique*, Aix, 1924. Keñveria S. Reinach, war *Rev. archéol.* 1924, II, p. 270.



gell-kistin, a-wechou gell-kistin du ha damwagennek, n'int ket dibaot. Eur glopenn baotr daskoret gant bered Kaouamil a oa bleo melen ganti, ha n'eo ket manet digenvez ar gavadenn-se. Nemet e nac'h an darnvuia eus an denoniourien pep talvoudegez ouz ar stummad-mañ, pa lavaront n'hon eus ket amañ liou-natur ar bleo. Ar bleo melen pe ruz kavet amañ hag ahont e beredou ragistorek an Ejipt a vije, hervezo, bleo du e gwirionez bet dislivet pe a-ratoz-kaer, pa oa beo o ferc'henn, dre o gwalc'hi gant dour-raz pe gant troaz, pe dre zarvoud goude e varo, er bez, dre levezon an temz-amzer pe natur an douar tro-war-dro. Da evesaat eo koulskoude (pa gerz a-gevret melender ar bleo ha glasder an daoulagad) e oa a-wechou daoulagad glas gant ragistorvezidi an Ejipt, ma heller fiziout e livaduriou Hierakonpolis hag er mein-pers (*lapis-lazuli*) o verka an daoulagad en eun delwennig (62).

Bezet a vezo war ar poent-se, bepred n'eus netra a gement a ve morianheñvel er relegou paotred ha merc'hed dizolôet betek-hen e beredou ragistorek an Ejipt (63). Diwar diou pe deir gouenn ez int, ha

(62) Bered Kaouamil o veza eus ar bloaz 4000 kent H. S. da vihana, e sav talvoudegez ar gavadenn graet enni diwar ma tiskuilhfe d'eomp e oa a-benn neuze o veva en Afrika diskennidi eus enbrôerien diwar gouenn hanternoziat Europa.

(63) An heñvelderiou a zo bet lavaret e oa etre darn eus ar c'hlopennou kavet e Negadah-Kreisteiz ha klopennou ar gouennou o veva bremañ e Kreisteiz Afrika (Bochimaned, Hottentoted, Kafred) a zo anezo heñvelderiou diwar an aroueziadur-penn nemetken, ha dre-se ne daolont ket sklerijenn a-walc'h. N'eo ket peuranatausoc'h er c'heñver-se an druzfeskennegez pe *steatopugia*, a zo anat war delwennouïgou-zo. Ne vez ken kavet a-vras an druzfeskennegez bremañ nemet gant gouennou kroc'hen-melen Kreisteiz Afrika, ha deuet eo dre-se da veza unan eus ar stummadou-korf o tiforc'ha ar gouennou-se

spis diouz ar stummadou anezo ez eus nesteriou etre ar gouennou-se hag Etiopiz Reter-Afrika, Foulbeed Kornog Afrika, Indeziz ar Gwalarn (64), Persiz ar C'hreisteiz, ha, dreist-holl, Tud ar Balmaou-Tomm en Europa. Unan eus ar pennou maro kavet e Negadah-Kreisteiz a oa kro-magnonat dre holl stummadou e glopenn hag e zremm, nemet eun tammig ledanoc'h e oa e fri eget na veze gant Kro-Magnoniz (65).

Traonienn an Nil a rôas degemer diwezatoc'h, e-pad amzeriou kosa an istorvez, da galz a dud diwar gouennou all. Etiopiz ha Morianed a zo savet enni eus ar C'hreisteiz. Berbered a zo deuet eus ar C'hornog. Semited o deus hec'h argadet eus ar Reter. Enbrôerien all, diskennet enni a belloc'h c'hoaz, eus an hanternoz, eus meneziou Azia-Vihana, o deus kenoberiet da zamzisneuzia he foblañs ha d'he c'hrenn-bennekaat. Stank a-walc'h naouez eo manet an diskennidi eus ar gouennou ragistorek en Ejipt ar Faraoned. Amañ n'eo ket ar c'hlopennou hepken a zo o testenia ar perz o deus bet ar meuriadou rakfaraonel e savidigez an Ejipt istorek. Dre al livaduriou hag an engravaduriou manet war o lerc'h, ec'h anavezomp mat arouezintiou-brezel an hen-veuriadou-se, anezo perchennou gant pep a skeudenn er beg anezo, loen, plant, benveg pe arouez : falc'hun, aourgi, maout, taro, olifant, palmezenn, sikamorenn, bataraz, saez, skoed, kelc'h, hag all. Hogen ar pep brasa eus an arouezintiou meuriadel-se a zo deuet da veza arda-meziou ar c'houec'h ha tregont *nom* (pe rannvro) a oa rannet etrezo Rouantelez ar Faraoned (66).

diouz ar gouennou all. Nemet n'eo ket bet kont evel-se a-holl-viskoaz. Bez' ez eus eleiz a draou o testenia e oa gwechall kalz ledanoc'h skignet. Roudou anezi a gaver bremañ c'hoaz e-touez ar Vorianed, Etiopiz, Indeziz, ar Vaoured hag ar Verbered. Bez' ez oa anezi en Europa e-pad hen-varevez ar maen, da zezvarn diouz delwennouïgou. R. Battaglia, *Le statue neolitiche di Malta e l'ingrassamento muliebre presso i Mediterranei*. war *Ipek*, III, 1927, pp. 131-60 ; *Anthr.* 1929, pp. 167-8.

(64) Strabon endeo (66 kent H. S. — 24 goude H. S.), oc'h adskriva diwar eur skrivagner gresian kosoc'h egetañ, en doa lavaret e oa Ejiptiz heñvel-meurbet ouz Indeziz an Hanternoz, *Geôgraphika*, XV, 1, 13.

(65) Doktor Fouquet, war J. de Morgan, *Recherches*, II : *Ethnographie préhistorique et tombeau royal de Negadah*, 1897. p. 377 *et seq.* ; D^r H. Weisgerber, *op. cit.*, pp. 221-60 ; G. Elliot-Smith, *The ancient Egyptians*, London, 1911 (kenta mouladur). 1923 (eil mouladur).



(66) A. J. Reinach, *op. cit.*, p. 19. Keñveria V. Loret. *Les enseignes militaires des tribus et les symboles hiéroglyphiques des divinités*, war *Rev. égyptologique*, X, 1902 ; A. van Gennep, war *Rev. de l'Hist. des Religions*, LVIII, p. 51.

# Palestina, Phenikia, Siria

E Palestina, ez eus etre ar mein-dourn eus hen-varevez ar maen hag ar bouc'hili eus nevez-varevez ar maen eleiz a furmou-a-dremen. Emañ ar mein-dourn a gaver e Palestina a-skign war varr eur gwiskad leus melen peurheñvel ouz leus an aorignakel-uhela en Europa. A-ser ganto, ez eus rakerou mousterel, broudennou, laonennou, kantennou ha binviou all heñvel ouz binviou-maen europat dibenn ar pleistoken. Gwaz a se, ne deus bet kejet betek-hen e Palestina ouz askourn ebet diwar den pe diwar loen da arouez evit amzeriada ar gwiskad-se. E Phenikia avat e vez kavet e-pad nevez-varevez ar maen an hevelep loened hag e-doug hen-varevez ar maen. Degemerout da wir a heller eta ez eo en em astennet e Siria (*lato sensu*) sevenadur ar mein-dourn e-kerz an oadvez goude-skournredel. Eus ar sevenadur-se, hep poderez-pri na traezou e maen lufret, e vije diwanet war-eeun sevenadur nevez-varevez ar maen (1).

E-pad kevrenn genta nevez-varevez ar maen (X$^{vet}$-V$^{vet}$ milved kent H.S.), ne voe annezet Palestina nemet gant hemolc'herien o kantren drezi. Ar poderez-pri a stag d'en em ziskouez. Ijinerezou nevez-varevez ar maen en em astenn tamm-ha-tamm. E-doug eil

(1) Doktor Jozeb Bayer, *Europa, die Urheimat der Kultur ; Jugendlichkeit der aeltesten kultur Palaestinas*, war *Sitzungsberichte der anthropologischen Gesellschaft in Wien*. 1917-1918; *Anthr.* 1924, pp. 133-4.



kevrenn nevez-varevez ar maen (V$^{vet}$ milved-3500 kent H.S. pe war-dro), n'emañ ken an dud o vonedonea dre ar vro. Tïez diloc'h o deus e lec'hiou-zo aes da zifenn ha kreñvaet-mat ganto ouspenn. Annezet e veze ivez ar mougeviou, hañval, goude sevel a-ziavaez dirak o genou eur mogeriadur mein divañson. Er mougeviou e veze beziet alïes ar c'horfou maro, zoken ar re anezo a veze devet. Doueou maen-raz diaoz a geheled. Garo a-walc'h, poazet-fall hag unliou eo ar podou-pri ; an tresaduriou linennek-rik warno a zo enskejet da genta, livet da c'houde. Ar binviou maen a zo anezo rakerou, toullerou, kizellou, bouc'haliou, goafiou, heskennou, filzier-dantek. Diwar ar gounid-douar, ar maga-loened, an hemolc'h hag ar pesketa emañ an dud o veva.

Ar c'hiz da sevel mein-meur a zeraouas e Palestina e penn-kenta oadvez ar metalou, hag en he barr e voe ar c'hiz-se e derou an trede milved kent H. S. Padout a reas pell, nemet n'heller ket lavarout a-benn pegeit. Kennebeut-all, n'heller ket lavarout pe gant henvroïz eo ez int bet savet pe gant eur boblad o tont a vaez-vro. Ar mein-meur e Palestina a zo paotoc'h en tu reter da stêr Jourden eget en tu kornok d'ezi. Kejout a raer eno ouz an holl furmou anavezet en Europa : taol-vaen, maen-hir, kroummlec'h, karn. Mogeriou mein bras, diven ha divañson, a zo ivez, ha hentou ragistorek, riblennet gant mein-darou war sav (2).

Relegou-tud a zo bet kavet e taoliou-maen Palestina,

(2) A. Kohn. *Die praehistorischen Perioden in Palaestina.* war *Mitteilungen der Anthropol. Gesells. in Wien.* 1914 ; *Anthr.* 1921, pp. 129-33 ; A. Mallon. *Quelques stations préhistoriques de Palestine*, war *Mélanges de l'Université Saint-Joseph*, X, Beirout, 1925, pp. 183-214.

o spisaat e talveze eno evel en Europa an doare savadur-se da vez. Gwaz a se, ez eo aet da get ar relegou a oa enno hep beza bet studiet (3).

Phenikia n'eo nemet eun darn eus arvor Siria. Houmañ a zo anezi aradennad menez Liban (a zisrann Phenikia diouz an diabarz-vro), an draonienn veur etre aradennad al Liban ha kenaradennad an Ad-Liban (4), hag oasis Damas en tu reter d'an Ad-Liban. Stank a-walc'h eo ehanlec'hiou nevez-varevez ar maen en holl vro-se. Da evesaat eo, avat, na gaver taol-vaen ebet enni (5).

Peuz-dianav ez eo d'eomp ar gouennou-tud o deus dalc'het Palestina ha Siria e-kerz nevez-varevez ar maen. War-dro dibenn an oadvez-se, edo o veva eno hirbenneien heñvel pe heñveloc'h ouz ar ouenn greizdouaregat a vremañ, anezo moarvat diskennidi eus hemolc'herien kenta kevrenn nevez-varevez ar maen. Bez' ez oa ivez krennbenneien verr-ventek (e Palestina, da skouer). Gouennou-all neuziet-disheñvel, brasoc'h mentet, tevoc'h askournet ha nerzusoc'h kigennet, a zo bet e Palestina en hen-amzer an istorvez, nemet ne c'houzomp ket hag a-goz edont o chom er

(3) Eur frazenn gant Sayce a hañvalje lavarout e oa hirbennek ar relegou-se, A. H. Sayce, *Les Hétéens, histoire d'un Empire oublié*, troïdigez c'hallek gant J. Menant, 1891, p. 9.

(4) *Koilesuria* « Keosiria » a rae Gresianed an Hen-amzer eus an draonienn-se.

(5) G. Zumoffen, *L'âge de la pierre en Phénicie*, war *Anthr.* VIII, 1897 ; *La Phénicie avant les Phéniciens*, Beirout, 1900 ; M. Blanckenhorn, *Ueber die Steinzeit und die Feuersteinartefakte in Syrien-Palaestina*, war *Zeitschrift für Ethnologie*, XXXVII, 1905 ; H. Vincent, *Canaan d'après l'exploration récente*, 1907 ; Neophytus, *La Préhistoire en Syrie-Palestine*, war *Anthr.* XXVIII, 1917 ; Doktor G. Contenau, *La Civilisation phénicienne*, 1926, pp. 41-2.



vro (6). Hen-Ejiptiz, en o enskrivaduriou, a ra eus ar poblou-se *C'hastiou* « Meneziz », *Iountiou* « Kevidi », *Iabtiou* « Reteriz », *Settiou* « Aziaded » (eus *Setet* « Azia »), *Amou*, hag all. Arouezlun ar prenn-bann (boumerang) a vez alïes gant an anoiou-se. Eur baligvaen eus ar roue thinat Den (war-dro 3175 kent H. S.) a zo warni skeudenn ar Faraon-se o sevel e vataraz ouz eur « Reterad » (*Iabti*) glinet dirazañ. Moan eo korf hemañ, hir ha striz e benn, damvegererheñvel e fri. Ouz e elgez, ez eus eur baro kroummet war-raok. Endro d'e zargreiz eur barlennwisk heñvel ouz hini Ejiptiz.

(6) An Amorrheaned (Amorrheïz pe Amorrited) a oa mentetdreist: « uhel-ventek evel sedrenned ha kreñv evel dervenned » (*Amos*, 2, 9). A-zivout Anakiz (*Anakim*, en hebraeg « mibien Anak » anezo annezidi amorrheat Hebron), e lavare ar spierien hebreat o tistrei eus Palestina d'ar Yuzevien o kantren er gouelec'h : « Gwelet hon eus eno euztud a-ouenn gant ar ramzed. Edomp en o c'heñver heñvel ouz kirvi-raden » (*Nive-riou*, XIII, 34). Hiniennou eus an Amorrited skeudennet gant Hen-Ejiptiz e livaduriou-war-vur Abou-Simbel a zo ganto daoulagad glas ha bleo melen pe ruz, Haddon-Van Gennep, p. 190. Diwar-benn yez Amorrheïz, lenn Meillet ha Cohen, *Langues du Monde*, pp. 98, 309, n. 2.

# Mezopotamia

Betek kammdroienn vras stêr Eufrat (1) en em led kompezennou hanternoz Siria, o staga ar vro-se ouz Mezopotamia. An hir-riblennad douarou stêriet ha strujus a sav eus an teir bro, Palestina, Siria, Mezopotamia stag-ouz-stag, a zo ganti stumm eun doare hantergelc'h pe greskenn en em astenn eus striz-douar Suez betek pleg-mor Persia, etre meneziou Kornog Azia en hanternoz ha gouelec'hiou Arabia er c'hreisteiz. *Kreskenn strujus ar Reter-Nesa* a vez graet eus ar riblennad-douarou-se (2). Ec'hona darn anezi eo Mezopotamia (3), a-led etre an diou genstêr, Eufrat ha Tigr, adalek o difourk eus meneziou Armenia betek o aber e pleg mor Persia. Diou rannvro zisheñvel a zo eus Mezopotamia : Mezopotamia-Uhela ha Mezopotamia-Izela. Graet an tremen etrezo gant striz-douar Bagdad e-lec'h e teu an Tigr hag an Eufrat da nesaat evit eur pennad ken n'eus nemet dek leo etrezo.

Eur vro a c'heotegi pe steppennou eo Mezopotamia-Uhela (4), uhel an douarou enni, d'ezo da venel bepred diveuz pa vez an diou stêr en o dic'hlann. A lec'h da

(1) Striz-douar Siria a raer eus al lodenn-vro en em astenn etre kammdroienn vras an Eufrat hag aod ar Mor Kreizdouarek.

(2) A. Moret, *Des Clans aux Empires*, p. 219.

(3) E gregach *Mesopotamia* « Kreizstêr », en hebraeg *Aram Naharaïm* « Aram etre an diou stêr ».

(4) *El Djezireh* « an Enezenn » a ra an Arabed anezi.



lec'h e vez toullet an donnenn gant rec'hell gwenn eus an endoun : maen-kleiz, maen-plastr, hag all.

Eur gompezenn izel ha divein eo en-eneb Mezopotamia-Izela. An douar enni, du e liou, a zo anezañ al lec'hid ledet gant an diou genstêr en o liñvadennou (5). Peurc'holôet eo a c'heotegi, a goadou gwez tamariskl, haleg, kasia, datez. En-dro d'ar geuniou, raosklegou bras, d'ezo a-wechou meur a gilometrad ledander. Seul gaeroc'h e oa d'an dud ar gompezenn veur-se m'en em led e-kichen gouelec'h kras Arabia. Enni e voe lakaet ganto Lïorz ar Baradoz : *Eden* « ar Gompezenn » (6).

Mezopotamia, evel Siria, a zo bet e-pad nevez-varevez ar maen domani gouennou-loened gouez a denne darn anezo da ouennou an hanternoz, darn all da ouennou ar c'hreisteiz. An ejen-moueek (*Bos Bison*) a beure enni, o tiskenn ken izel ha Kaldea ha Suziana er C'hreisteiz (7). An olifant en deus bevet e kevrennou hanternosa Siria ha Mezopotamia-Uhela (er rann-

(5) En abeg da liou du an douar enni e vez graet *As-Saouad* « ar Vro Zu » eus Mezopotamia-Izela gant an Arabed. An ano lennek anezi eo *Irak-Arabi* « Irak an Arabed ». Hi eo *Kaldea* Hen-amzeriz (Gresianed ha Romaned), *Sinear* ar Semited koz.

(6) Sumereg *edin* « kompezenn strujus-meurbet », akkadeg *edinu*, Ch. F. Jean, *La littérature des Babyloniens et des Assyriens*, 1924, p. 6, n. 4 ; p. 353 (*gu-edin* « bevenn ar gompezenn »); p. 357.

(7) Tri ejen-moueek kaer a weler kizellet war eun hanaf maen-raz du kavet gant J. de Morgan e Suza. Diwar zourn Kaldeïz kosa e teu d'eomp an oberenn-se. Diwezatoc'h, pa voe aet da get an ejen-moueek er vro, o deus arzourien Mezopotamia dianavezet gwirvoudelez ar skeudennou koz-se graet gant o gourdadou, ha war zisheñvelaat ez eas dindan o c'hizell penn an ejen barvek kement ha ken bihan ma teuas hemañ da veza an Taro penn-den a zo oc'h arouezenna arz Assiriz, H. Breuil, *le Bison et le Taureau céleste chaldéen*, war *Rev. archéol.* 1909, I, pp. 250-4.

vro anvet gant Reteriz an Hen-amzer *Naharina* pe *Mitanni*) betek ar bloaz 1000 kent H.S. (8). Ar struskañval a redas steppennou an Eufrat betek ar pevare kantved goude H. S. (9).

Abaoe an oadveziou chellezel ez eus bet tud oc'h ergerzout Mezopotamia, evel m'hen diskouez ar meindourn a zo bet dizolôet e savennou-atredadurez traoniènn an Eufrat, etre Rakka ha Deir ez Zor (10). Stank a-walc'h, a-hend-all, an ehanlec'hiou eus nevez-varevez ar maen dre ar vro holl, adalek Siria betek Suziana, a-hed ar stêriou hag e kement lec'h ma 'z eus dour (11). E Kaldea hag e Suziana, emañ douaret an traezou oberiet eus an oadvez-se en douna gwelead ar moudennadou-dismantrou ma save warno hena

(8) Menned olifanted a veze degaset da druaj gant ar Sirianed d'ar Faraoned war-dro ar bloaz 1600-1500 kent H. S. War-dro 1479-1472, p'edo ar Faraon Thoutmes III e Keosiria, e hemolc'has ar c'heurviled-se ha laza c'houec'h-ugent anezo. E dibenn au XII[vet] kantved, en amezegiez Harran ha war glann stêr C'habour, e voe diskaret dek olifant gant Teglat-pal-asar, roue an Assirianed. En X[vet] kantved, e kase c'hoaz an Hittited dent-olifant da brofou da roueed Assour.

(9) Lazet e voe neuze ar re ziweza anezo gant soudarded an impalaer Julianus. — Menegomp ouspenn, e-touez loened gouez Mezopotamia e-kerz nevez-varevez ar maen : an dourvarc'h (aet da get kent derou an istorvez), an ejen-meur (hemolc'het c'hoaz gant an Assirianed en X[vet] kantved kent H.S.), an demm (paot bremañ c'hoaz), ar pemoc'h-gouez (paot ivez), al leon (o veva bepred e lec'hiennou). Hag all. Lenn J. de Morgan, *Prem. Civil.*, pp. 178-9, an danevell hag an notennou e traoñ pep pajenn.

(10) E. Passemard, *Les terrasses alluviales de l'Euphrate et les industries qu'elles contiennent*, war *Comptes rendus de l'Acad. des Sciences*, Levr 183, 1926, p. 365.

(11) Babilon an istorvez a zo bet kent en he lec'h eun annez-lec'h a nevez-varevez ar maen, S. Geller, *Das babylonische Neolithikum und seine Verhaltniss zur historischen Zeit*, war *Orientalistische Literaturzeitung*, 1910, pp. 209-10 ; *Anthr.* 1921, pp. 137-8.



kêriou ar vro (12). Unvan meurbet eo an ijinerez-maen e kompezennou Kaldea ha Suziana. Arouezennet ez eo peurliesa dre stummder ar binviou maen-tan. Pa n'eus ket a weleadou-maen er vro, e oa ret d'an dud ober o mad eus ar biliennou a gavent e naoz ar stêriou. Gwer menez-tan a yae ganto a-wechou da zanvez o binviou. Nemet, o veza n'eus ket eus an doare-maen-se en amezegiez ar gompezenn, a-bell-vro eo e veze degaset d'ezo. Eus menez Alageuz, en Armenia, e teue ar gwer menez-tan a zo bet kavet e Suza (13). E moudennou-zo, ez oa traezou e kouevr er gwelead-diazez-se en eun douez gant ar binviou-maen (14).

E Suziana, er beziou keviet e gweleadou douna ar moudennou, e vez kavet eun doare poderez-pri livet hag a zo trec'h a-bell dre ar vicherouriez anezañ da boderez livet Rakfaraoniz an Ejipt-Uhela. E-keit ha na rae ar re-mañ, evit ar podou livet a lakaent er beziou, nemet gant livaduriou dibad (15) a zo aet e poultrenn gant an amzer, ec'h implije Elamiz ar ragistorvez eur gwernis bet kaletaet ouz an tan ha dre-se stagus meurbet. War al listri-kañv-se, al livaduriou, du pe c'hell o liou diouz derez ar poazadur, a zo anezo skeudennou tud, loened ha plant, ha kinkladuriou all linennek-rik. Linennekaet-meurbet e vez peurliesa ar skeudennou buhezeged, paotoc'h en o zouez ar skeudennou-loened eget ar skeudennou-tud. Da evesaat eo

(12) A-zivout furmidigez ar moudennou-se lenn J. de Morgan, war *Anthr.* 1923, p. 592.

(13) Aes eo anaout gwer menez-tan an Alageuz dre ar gwazennou ruz a zo ennañ.

(14) J. de Morgan, war *Anthr.* 1923, pp. 591-3.

(15) Eul livadur diboaz e oa hini Rakfaraoniz, da lavarout eo aet d'hen ober danvez-liva brevet en eoul, en druzoni pe e kaot, ha ledet war ar pod goude poazidigez hemañ.

na weler nepred skeudennet war al listri-se al loened a oa o veva d'ar mare e kompezenn Suziana, an dourvarc'h hag an olifant da skouer, hogen loened ar meneziou en hanternoz, evel ar c'havr ouez hirgornek (16). Kon pe aourgon (*Canis aureus*), baoted, houidi, erered, evned hir-c'haret (kerc'heized moarvat) a zo stank ivez. Dibaotoc'h ez eo ar skeudennou-tud. Bez' ez eus anezo gwazed, pennou-loened outo peurliesa, pe vasklou e stumm pennou-loened, kudennadou merc'hed dourn-ouz-dourn o korolli. E-touez ar c'hinkladuriou linennek-rik, e tleer ober meneg eus an hevoud (pe *svastika*), evitañ da veza dibaot-tre, dre ma 'z eus eno an hena skeudennaduriou eus an arouez-se a anavezomp betek-hen. Heñvelderiou bras a zo etre an holl skeudennou-mañ hag ar re a weler war podou Rakfaraoniz an Ejipt-Uhela. E Suza, eun darbod diwar eul lestr-pri a oa enskejet ennañ skeudenn staon eur vag, warni eun arouezinti heñvel ouz an arouezintiou a veze gwintet gant Rakfaraoniz war o bagou (17).

Graet a-ratoz evit ar re varo e oa poderez-pri livet Suziana, rak er-maez eus ar beziou, en annezlec'hiou, ne gaver nemet darbodou diwar eur poderez diaoz a-walc'h, enskejet a ornaduriou linennek-rik.

Evel Rakfaraoniz, e ouie ivez Kentelamiz stumma er maen podou ha listri. Ar glanvaen (pe alabastr) maenplastrek, ar maen-raz louet, melen pe ruz-roz, ar

(16) Setu pe dre abeg, e-touez kalz a abegou all, en deus Crawford taolet ar poderez-pri livet war eur boblad hemolc'herien deuet eus an hanternoz, O. G. S. Crawford, *The Birthplace of Civilization*, war *The Geographical Review*, XVI, 1926; *Anthr.* 1928, pp. 384-5.

(17) Eun izelvos kavet e Melichihu, en hevelep bro, a ziskouez skeudenn eur vag, arouezintiou pennloenek a-sounn war he bourz, *Anthr.* XXXI, 1921, p. 434, sk. 42.



maen-krag gwak, ar maen-bazalt (hemañ degaset d'ezo a-bell-vro) e oa an doareou-mein boazieta ganto evit-se. Nemet par n'oant ket amañ peurliesa da Ejiptiz, en abeg moarvat n'edo ket ganto kerkoulz danvez maenek.

Gweleadou ragistorek moudennou Suziana o deus daskoret, ouspenn, delwennouïgou maen, askourn pe bri, anezo merc'hed en noaz ha druzfeskennek heñvel ouz re Rakfaraoniz.

Dizolôet ez eus bet en hevelep liveadou eleiz a draezou oberiet all o testenia ampartiz Elamiz ar ragistorvez, hag o beoder d'al labour : meinigou-tan dantek diwar klaouadur filzier prenn (stank-souezus ez int e liveadou izela holl voudennou Suziana ha Kaldea), breier, hag all. Mezerou gwiet ampart a verzer enlouc'hadou diwarno e merglenn bouc'hili kouevr Suza (18).

Ar ragistorvezidi ma 'z eo manet war o lerc'h an holl draezou-se a zo hep mar gourdadou an diou bobl a welomp o chom er vro pa darz an istorvez : Sumeriz e Kaldea, Elamiz e Suziana. Bez' edo, e-keñver ar ouenn, an diou boblad-se eur c'hemmeskadur a hirbenneien greizdouaregat, anezo moarvat entrevidi gosa ar gompezenn, hag a grennbenneien deuet eus ar meneziou diouz an hanternoz. Eun trede orin aet e furmidigez ar bobl suziat eo ar ouenn-dud hirbennek, ledanfriek ha kroc'henet gell pe c'hell-du a oa a-strew a-hed aod pleg-mor Persia.

Evit ar yez, Sumeriz hag Elamiz a oa ganto yezou nann-semitek ha nann-indezeuropek a zo manet digeneil betek-hen, pa 'z eo gwir n'eur ket evit kavout kerentiez ebet na kenetrezo na gant yezou all ar bed.

(18) J. de Morgan, *la Préhistoire orientale*, III : *l'Asie antérieure*, 1927.

Ar sumereg en doa stumm eur yez koz-koz ha peuruzet, aet ar geriou enni peurliesa, da heul fatadur ar soniou, da veza unsillabennek, evel m'emaint bremañ e sinaeg. Eus an unsillabennekaat ar yez, e teu e sumereg (evel e sinaeg) an niver bras a c'heriou heñvelson, ha d'ezo beza disheñvel a-grenn dre o ster (19).

E-keñver ar sevenadur, ez oa eus Sumeriz hag Elamiz gounideien-douar ha magerien-loened, o hada mell, yell, heiz ha gwiniz, o tesevel ezen, gevr, deñved, oc'hen, moc'h ha kon. Da evesaat eo ez eus d'ar bigell, a zo bet evit nevez-oadvezidi ar maen ar penna benveg da zigeri douar, an hevelep ano e sumereg hag en ejipteg, hag e vez kavet ouspenn an ano-se en assirieg, e gregach hag e latin, evit d'ar yezou-se beza diwar kerentiadou disheñvel (20) : sumereg *mar*, ejipteg *mer*, assirieg *maru*, gregach *marron*, latin *marra*. Ne vern e pe yez e voe andon an ano-se, eun testeni hon eus amañ da vihana eus ar geriadur etrevrôadel a sevenadurez a zo bet en hor rann-ved e dibenn ar ragistorvez (21).

Hena gwiskamant Sumeriz hag Elamiz e oa an doare hini a zeree ouz eur vro domm. Ne oa anezañ

(19) Talvezout a rae, da skouer, *du* war eun dro kement ha « annezlec'h, kambr, mat, mont, degas, komz, bro, boda, sevel, poaza, emgann, gant » ; *me* « galv, gervel, youc'hal, emgann, den, par, neñv, mamm, yez » ; *ku* « teurel, leda, gourvez, feurmi eun ti, benveg-brezel, skedus, chufere », hag all. C. Autran, *le sumérien*, war Meillet ha Cohen, *Langues du Monde*, p. 278, n. 4.

(20) Eur yez digenseurt eo ar sumereg. An ejipteg a zo eur yez verberek bet semitekaet-doun (bez' ez eus, ouspenn, eur gerentiez a-bell etre ar yezou berberek hag ar yezou semitek). An assirieg a zo eur yez semitek. Yezou indezeuropek eo ar gregach hag al latin.

(21) C. Autran, *La Grèce et l'Orient ancien*, war *Babyloniaca*, VIII, p. 188.



nemet eur vezerenn trôet e stumm eur vrozig en-dro d'an dargreiz hag o tiskenn betek penn an daoulin. Gwiet-kompez e oa ar vezerenn-se ha bevennet peurliesa a benpilhou. A-wechou, an anneuenn anezi a oa ouz hec'h ober bouchadou a-wel a renkadou reiz. Diwezatoc'h, e voe anvet an doare mezer-se *kaunakes* gant ar C'hresianed, ha gwiet e veze en o amzer e kêr Ekbatana (22).

(22) L. Delaporte, *La Mésopotamie : les civilisations babylonienne et assyrienne*, 1923, p. 215. Ekbatana a zo bremañ Hamadan (Persia).

# Arabia

Eur vro manet difurch a-grenn a zo c'hoaz eus Arabia. Gant-se, ne c'houzomp netra diwar-benn an ijinerezou hag ar sevenaduriou o deus bleuniet enni e-doug ar ragistorvez, na diwar ar gouennou-tud m'eo bet annezet ganto neuze. E-pad m'edo Amzer ar Skourn Bras o ren war Europa, n'edo ket ker sec'h moarvat temz an aer en Arabia ha m'emañ bremañ, ha kevannezusoc'h a se e oa, pa helle geotegi pe steppennou en em astenn e-lec'h n'eus ken hizio nemet gouelec'hiou kras (1). Eun dra eo a dalv ma vo eveziet ez eo ar pikol ledenez-se tudet en he fez, abaoe ar ragistorvez, a wenngroc'heneien, ha hi gant ar gwrezusa broiou eus ar bed (2). N'hallje ket ar wenngroc'heneien-se beza o chom enni abaoe ar ragistorvez

(1) Gorread Arabia a zo c'houec'h gwech tost-da-vat hini Galia. Ar peder fempvedenn anezi a zo dindan douarou kras. N'eus ket er vro ec'hon-se eur stêr hag a vije dour en he naoz er bloaz-pad. Poblañs vremañ Arabia a zo laket dre vras da 4 milion a dud d'ar muia (hini Breiz-Vihan a zo 3.140.000 a dud) ha n'eo ket da gredi e vije bet biskoaz niverusoc'h ar boblañs-se en amzer dremenet an istorvez, zoken da vare warlerc'hidi Mohammed, p'edo an Arabed oc'h aloubi eun darn vat eus ar bed.

(2) Eur bobl a ouenn wenn eo an Arabed, daoust d'ezo da veza duet ez vihanik gant an heol, ha d'endevout degaset a-hend-all eus Afrika en o bro, abaoe an Hen-amzer, evel sklaved ha serc'hed, Morianed ha Morianezed a viliadou. An Arabed o chom war ar meneziou, e korn mervent al ledenez, a zo hogos ker gwenn hag Europiz, ha neuziet-heñvel outo, Haddon-Van Gennep, pp. 182-3.



pella. Reiz eo goulakaat ez int deuet e-pad Amzer ar Skourn Bras. Bez' ez int moarvat an diskennidi eus gwenngroc'heneien harluet eus broiou an hanternoz dre ar skournidigez anezo. Gwirheñveloc'h c'hoaz e ve marteze goulakaat ez int gourvibien d'ar genta hemolc'herien a ouenn wenn o deus ergerzet kreskenn strujus ar Reter-Nesa (3). Argaset e vijent bet ac'hano gant tud all en hanternoz d'ezo o tec'hout rak ar riou a oa krog da ren er meneziou. N'heller ket lavarout da vat penaos emañ bet an traou. Hogen, keit ha ma heller merzout, n'eo ket bet poblet Arabia en eun taol ha gant eur ouenn-dud hepken, pa n'eus ket gant ar boblañs-vremañ anezi stumm eur boblañs unouenn. Bez' e kaver e-touez Arabiz hirbenneien hirenebek ha moanfriek, darn anezo uhel-ventek, re-all berr-ventek, heñvel-pe-heñveloc'h an eil re hag ar re-all ouz hirbenneien ar gouennou a zo bet renket en eur strollad gant an denoniourien war an ano a ouenn greizdouaregat. Bez' ez eus ivez, e lec'hiou-zo (e Kreisteiz Arabia da skouer), krennbenneien, nemet ne hañval ket ar re-mañ beza bet a wall-goz er vro. E-keñver ar yez, emañ Arabia abaoe derou an istorvez evel mammenn ar poblou semitek. Kaset kuit ac'hano, war a lavarer, dre an disec'haat a-damm-dre-damm eus an douarou, pe marteze hepken dre greskidigez-natur eur boblañs n'eo ket evit stankaat war al lec'h gant kras ha dibourvez ez eo ar vro, ez int en em fennet er-maez war holl greskenn strujus ar Reter-Nesa da genta (e-pad henamzer an istorvez, dreist-holl), war reter ha hanternoz Afrika, ha lodennou all eus Azia, betek an Indez ha Malezia (e-pad ar Grenn-amzer).

(3) Keñveria Clay, *The Empire of the Amorites*, New-Haven, 1919, an eil pennad : *The Home of the Semites*.

Rannvroiou a zo en Arabia na vez ket ker sec'h o zemz-amzer ha hini ar peb-all eus ar vro. Frouezusoc'h ez int, gant-se, ha frankoc'h eo beva enno. Seurt gant ar re-se eo ar Yemen dreist-holl, hag ivez an Hadramaout hag an Oman, a-led e-tal mor an Indez, er c'hreisteiz d'al ledenez. Eun doare sevenadur a hellje beza diwanet abred a-walc'h er rannvroiou-se. Ar Yemen a zo bet lakaet gant Schweinfurth, a-unan gant Babilonia hag an Ejipt, er strollad a zo bet anvet gantañ an hen « dric'horniad a sevenadur », *Kulturdreieck*, dre ma kaver a-goz en teir bro-se gounid an tri ed, mell, heiz, gwiniz, ha maga an tri loen, ejen, gavr, dañvad (4). Nemet kevoad n'eo ket an hena testeniou hon eus eus an tri sevenadur-se. Gouzout a reomp diarvar, dre gavadennou an hendraourien, ez oa gounideien-douar ha magerien-loened en Ejipt hag e Mezopotamia etro ar bloaz 4000 kent H.S. Evit ar Yemen hag ar broiou all eus Kreisteiz Arabia, n'eo nemet e-pad ar c'henta milved kent H.S. e stag sklerijenn an Istor da bara da vat warno, o tiskulia d'eomp eno poblou sevenaet : Maïniz (5), Katabaniz, Sabaïz, Himiariz (6), ha Hadramaoutiz (7). Abarz an amzer-se, en amzivin eo d'eomp ha n'eo ket Kreisteiz Arabia *Pount*, an ano a ra hen-Ejiptiz en o enskrivaduriou-

(4) E. Hahn, *Babylonien, Iemen, Aegypten*, war *Preussische Jahrbücher*, CLXXXVII, I, p. 49 *et sequitur*. Ouz gounid an tri ed, e ranker staga gounid ar palmez datez a voe pleustret warnañ a-goz e Kreisteiz Arabia evel e Mezopotamia hag en Ejipt.

(5) Maïniz eo tud Maïn. Mousraniz a raent anezo o-unan. Reisoc'h eo skriva *Maïnad, Maïniz, maïnek* eget *Minead, Mineïz, minaek*, evel ma vez graet peurliesa.

(6) *Himiar* a dalv « ruz » en arabeg.

(7) A. Moret, *Des Clans aux Empires*, pp. 189-90.



meur eus ar vro ma 'z aent da glask ar spisou, ar balzamou, ar c'houezvadou hag an ezañs (8).

En Arabia eo e voe damesaet ha pleustret da loensamm ha loen-dibr ar c'hañval undorgennek pe kañval-dremedal (*Camelus dromedarius*). N'omp ket avat evit lavarout, zoken dre vras, peur e c'hoarvezas an doñvedigez-se. N'eo ket gwall-goz moarvat, ha divalo a-walc'h ec'h en em ledas boaz an dremedal er-maez eus Arabia. Hena poblou kreskenn strujus ar Reter-Nesa, ar semitegerien anezo evel an nann-semitegerien, ne raent ket gantañ (9). C'hoaz en amzer ar roue Assourbanipal (VII[vet] kantved kent H. S.) e oa ar c'hañval eun doare-urupailh gant an Assirianed (10). Izelvozou assiriat eus ar c'hantved-kent a skeudenn d'eomp Arabed en noaz-dibourc'h, pignet daou war bep a zremedal, o stourm a dennou birou ouz marc'hegerien Assour (11). Dremedaled a oa a-benn neuze

(8) *Pount* a ra, hañval, an enskrivaduriou ejiptek eus abd afrikat ar Mor Ruz hag eus an aod arabiat anezañ. Abred-kaer en hen-amzer an istorvez, o deus rummadou Suarabiz treizet ar mor-se evit mont da vrôa en tu-all. Eus ar yez a gomzent, ar suarabeg, e teu ar rannyezou semitek a zo bet komzet gwechall hag a vez komzet bremañ c'hoaz, darn anezo, en Abissinia : geuzeg, tigrigneg, tigreeg, amharaeg, hag all.

(9) Ar semitegerien a hañval beza en em rannet abred-kaer etre daou rummad : 1° ar rummad akkadek, anezañ Babiloniz hag Assiriz ; 2° ar rummad siriek-fenikianek-arabek. Gant yezou an eil rummad hepken ez eus anoiou hag a zo boutin kenetrezo da envel an datez, ar fiez, an olivez, ar gwini hag ar c'hañval, F. Hommel, *Die Namen der Soeugethiere bei den sudsemitischen Voelkern*, 1879.

(10) Y. Maspéro, *Lectures historiques : Egypte, Assyrie*, 1890, p. 386.

(11) *Histoire générale des Peuples, de l'antiquité à nos jours*, mouladur Larousse, I, p. 158 (skeudenn). — Buan ez eas war astenn al lec'h dalc'het gant an dremedal e buhez Arabiz. Perz a voe rôet d'ezañ el lidou-kredenn. Bedouined ar gouelec'h e

e-touez loened doñv ar Yuzevien (12). Bez' ez oa anezo ivez e Mezopotamia-Izela : e derou ar VII$^{vet}$ kantved, an Assirianed, argadet ha preizetaet Kaldea ganto, a zegasas ac'hano 7200 marc'h, 11073 azen, 80100 ejen, 800500 dañvad, ha 5230 kañval (13).

En Ejipt faraonek, evel e Siria hag e Mezopotamia e derou an istorvez, e raed gant azened evel loened-samm. Azened hepken a oa er c'haravanennou o vont hag o tont etre an Ejipt, Siria, aod ar Mor Ruz, Nubia hag an oasisou a zo er gouelec'h a-gleiz da draonienn an Nil. Dibaot-meurbet e kejer gant ano ar c'hañval en enskrivaduriou ejiptek, ha ken dibaot-all eo e skeudenn e-touez ar c'hizelladuriou, ar priboazaduriou hag al livaduriou a-ziwar dourn hen-Ejiptiz. Beza hon eus eun delwennig anezañ e pri poaz, eus amzer Negadah. Eun delwennig all, eus an XVIII$^{vet}$ remziad-Faraoned (1600-1200 kent H. S.), a zo e stumm eur c'hañval daou jarl e-skourr warnañ tu-ha-tu. Ana-vezet e oa eta ar c'hañval doñv gant Ejiptiz, nemet na raent ket gantañ dre m'e dremenent da loen dic'hlan. Ne oa oc'h ober gantañ e traonienn an Nil nemet an estrenien, Yuzevien pe Arabed (14). Dindan mestro-

lidlaze d'ar Werelaouen. El lidkerzadegou, e touge war e gein skeudennou an doueed. Lakaet e veze da beuri er c'hloziou sakr endro d'an templou, ha laez kañvalezed an doueed a yae da vaga ar beorien hag an herberc'hidi, *La double Fortune des Sémites et les processions à dos de chameau*, war *Rev. de l'Hist. des Religions*, 1914, pp. 1-12.

(12) J. de Morgan, *Prem. Civil.*, p. 345, n. 1.

(13) *Op. cit.*, p. 358, n. 2.

(14) Hervez Levr ar C'heneliez, e vije bet kañvaled e-touez ar chatal a voe rôet gant Faraon da Abraham, ha Levr an Ermaeziadeg a laka ar c'hañval e niver al loened a voe skôet gant seiz gwalenn Vro-Ejipt. Nemet diwezat a-walc'h ez eo bet lakaet dre skrid al levriou-se, gant Yuzevien o veva d'eun amzer ma oa en em astennet kalz boaz ar c'hañval.



niadur ar C'hresianed war an Ejipt (331-48 kent H. S.) eo ez eas war stankaat ar boaz anezañ er vro-se (15), hag ac'hano en em ledas tamm-ha-tamm war-du ar C'hornog, e Kurenaïka (Tripolitana) da genta. Milia-dou anezo a oa endeo er vro ziweza-mañ d'ar mare ma skrive Ammianus-Marcellinus (IV$^{vet}$ kantved goude H. S.) (16). Eus Tripolitana e voe degaset ar c'hañval er Sahara kuzheol gant ar Zeneted, meuriad Berbered yuzevekaet eus Kurenaïka, a zivrôas war-dro ar VI$^{vet}$ kantved goude H. S. hag a yeas da sevel palmezegou brudet an Oued Rir, ar Gourara hag an Touat-Uhela, goude suja pe argas ar Vorianed a zalc'he ar broiou-se (17).

A-bouez bras eo bet en istor doñvidigez dremedal Arabia, ha talvoudus-meurbet an implij anezañ evit ar broiou sec'h ha tomm ma ra berz enno. Eun dremedal-bas a hell dougen war e gein etre 150 ha 200 kilogrammad. Sammet evel-se, e hell ober 24 kilometrad-hent dindan pemp eurvez kerzed, ha bale hep ehana eus pemp eur diouz ar beure betek dek eur-noz. An dremedal-dibr a zo eun troter skañv ha didorr, ma n'eo ket ar gwella marc'h evitañ. Eur mat a zremedal-dibr a ra dilu-meurbet tric'hement muioc'h a hent eget eun dremedal-bas. Diouz red, e hell ergerzout 200 kilometrad-hent en eur ober daouzek eurvez. Aes d'ezañ

(15) F. Hartmann, *op. cit.*, p. 212.

(16) Dianav a-grenn edo ar c'hañval doñv e Berberia d'ar mare ma skrive Sallustius (Ia kantved kent H.S.) ha Plinius Secundus (Ia kantved goude). Na Karthadaïz nag ar Numided ne raent gantañ. Dremedaled gouez a oa bet o veva e Berberia e-doug ar pleistoken hag e derou an holoken, nemet da get e oant aet enni, ne c'houzer ket dre be abeg. A ouenn verberek eo peurliesa ano ar c'hañval e yezou morianek ar Soudan, *Anthr.* 1923, p. 180.

(17) E. F. Gautier, *Le Sahara*, pp. 96-106.

dont a-benn, e 16 eurvez-trotal, eus 160 kilometrad, ha, pa vez maget mat ĥa douret, emañ barrek d'ober kemend-all e-pad tri pe bevar dervez lerc'h-ouz-lerc'h. Gant eun dremedal-red nemetken, e heller eta ergerzout 640 kilometrad e pevar dervez. Perziou mat all a zo gant dremedal Arabia. N'eo ket milzin war e voued, p'emañ a-walc'h gantañ ar falla foenn, ar c'hrasa louzaouennou. Bez' e hell padout pevar dervez hep doura (18). A-drugarez d'e voaz evel loen-samm, ez eus bet gallet rei eul lusk souezus war-raok d'ar c'henwerz, e mervent Azia da genta, ha, diwezatoc'h, en hanternoz Afrika, dre sevel ar c'ĥaravanennou bras o deus treuzdouget, betek an XIX$^{vet}$ kantved, marc'hadoureziou prizius a-vern etre aodou ar mor Kreizdouarek diouz eun tu, ha Kreisteiz Arabia, Mezopotamia, Gwalarn India, Nubia hag ar Soudan diouz an tuall (19). A-drugarez d'e voaz evel jao-red, o deus gallet

(18) Daou si hepken o deus miret ouz boaz dremedal Arabia d'en em leda er-maez eus ar broiou sec'h ha tomm. N'eo ket mat diouz ar meneziou. N'eo ket evit beva er broiou gleb ha strujus.

(19) Pinvidigez holl-vrudet kêriou evel Palmura (*Tadmor* « ar Balmezeg » e sirieg) en Azia, e-kerz an III$^{vet}$ kantved kent hag an III$^{vet}$ kantved goude H.S., Oualata ha Tombouktou en Afrika, e-doug ar Grenn-amzer, a zeue eus ar c'henwerz dre gañvaled-samm. A-gevret gant ar marc'hadoureziou, e veaje tud dre ar c'haravanennou, hag e veze kaset-degaset a bep seurt anaoudegeziou. Lenn, da skouer, e levr Ch. de la Roncière, *La découverte de l'Afrique au Moyen-Age,* I, Kaero, 1924, ar pennadou diwar-benn kenwerz ha kêriou maro ar Sahara, ar Yuzevien er Sahara, arz Europa war glannou an Nijer, skol kartennoniez Yuzevien Majorka, beajou Europiz en Touat (1447) hag e Tombouktou (1470), diskar studi ar gartennoniez da heul argasidigez ar Yuzevien hag an Arabed eus ar Spagn, an hentmor o kemer lec'h ar c'haravanennou evit ar c'henwerz. A-zivout Skol-Veur Tombouktou er Grenn-amzer, ar ouizieien o deus labouret eno, lenn F. Dubois, *Tombouctou la Mystérieuse,* 1897, pp. 313-62.



en em stumma, er Sahara, meuriadou kantreourienda-bell, o deus diberc'hennet ar Vorianed diouz an oasisou, hag astennet, eun hir-amzer kent donedigez Europiz, beli an Den Gwenn war ar vro a-led e diabarz kammdroienn veur an Nijer (20).

(20) Eun alberz en devo al lenner eus ar pouez bras en devoa an dremedal e buhez ar poblou a rae gantañ dre an niverennou rôet gant ar beajour-naturour Brehm (XIX$^{vet}$ kantved), *Mammifères,* II, p. 439. Anavezet en deus Brehm er Soudan pennou-meuriad d'ezo etre 500 ha 2.000 dremedal. Meur a veuriad-Arabed a biaoue miliadou ha kantviliadou anezo. E steppennou ar C'hordofan, en deus Brehm gwelet eun tropellad dremedaled, ennañ 250.000 loen da vihana. Lïes miliad kañvaled a veze implijet ĥemdez, nemetken war an hent a dreuz ar gouelec'h etre Korosko hag Abou-Hammed, e Nubia. Kent savidigez an hent-houarn, e veze 600 kañval oc'h ober bemdez-goulou an treuz etre Kaero ha Suez. Pa zegoueze maladliziri Indez ar Savheol, e weled, e-pad meur a eurvez lerc'h-ouz-lerc'h, karavanennou a bep daou pe dri-c'hant loen o vont er-maez dre unan eus doriou-kêr. Brehm a dremene d'eun dra dreist galloud-den niveri ar c'hañvaled a veze neuze war hentou ar gouelec'h, ken en Hanternoz Afrika, ken e Mervent Azia. Tibboued an Tibesti a oa ganto en o c'herz meur a gantviliad anezo, hag ar Verbered ouspenn eur milion.

# Azia-Vihana, Kurdistan, Armenia, Kaokazia

An douarou uhel ha meneziek en em astenn en hanternoz da gompezennou Siria ha Mezopotamia a zo bet, war a hañval, gant ar re ma voe pleustret enno da genta war labour ar metalou. A-bouez e vije d'eomp eta anaout ervat pe stumm a oa eno da ijinerezou nevez-varevez ar maen, penaos ha dre be hent ez eo deuet broïz d'ober ar gavadenn vras-se. Talvoudus e vije, ouspenn, anaout ragistor ar broiou-se en eur c'heñver-all, pa ziskouez beza enno an andon penna m'eo tarzet diouti ar rummadou krennbenneien a zo aet d'en em douezia, e dibenn ar ragistorvez, gant poblañs hirbennek Suziana, Mezopotamia, Siria hag an Ejipt (1). Gwaz a se, n'eo ket bet kaset war-raok a-walc'h betek-hen ar furchadennou ragistorek er gevrenn-se eus Azia d'eomp da hellout respont ar goulennou-se.

E rannvro an Ararat, ouz troad menez Alageuz, en deus kavet J. de Morgan binviou gwer menez-tan, darn anezo merglennet-teo, ar re-all diverglenn a-

(1) Ken abred hag ar mare m'eo bet engravet enskrivaduriou ar Piramidennou (war-dro 3.000 kent H. S.), en em ziskouez er yez ejiptek amprestadennou digant ar yezou anatoliek, C. Autran, *Tarkondemos : réflexions sur certains éléments graphiques figurant sur le monument appelé « sceau de Tarkondemos »*, feskennadou I-III, 1922.



grenn (2). Da zibenn hen varevez ar maen (oadvez goude-skournredel) e tenn hep mar ar rummad kenta, da nevez-varevez ar maen an eil rummad. En Aktala, e traonienn an Debedatchaï, en amezegiez mengleuziou kouevr pinvidik-meur, en deus an hevelep furcher dizolôet eur bez eus dibenn nevez-varevez ar maen, ennañ eun nebeud podennou pri, eun doare kontell gouevr, eur gaer a dolzenn vaen-tan ha laonennou hir e gwer menez-tan (3).

Er penn-all d'ar vro, diouz tu ar c'hornog, furchadennou a zo bet graet eus ar bloaz 1870 betek ar bloaz 1894 gant an Alamaned war run Hissarlik, e-lec'h ma save en hen-amzer an istorvez kêr vrudet Troja. Golôet e oa ar run gant dismantrou nao c'hêr gweleadet an eil re a-us d'ar re-all. Bez' ez oa anezo, en eur vont eus ar barr d'ar goueled :

1) Ilium Novum, kêr roman : war-dro 500-0 goude H.S.
2) Ilion ar C'hresianed : war-dro 0-700 kent H.S.
3) Daou annezad goude-homerek (oadvez an houarn) : war-dro 700-1180 kent H.S.
4) Troja homerek (oadvez an arem) : war-dro 1180-1500 kent H.S.
5-7) Teir c'hêriadenn ragistorek (oadvez an arem) : war-dro 1500-1900 kent H.S.
8) Troja ragistorek (derou oadvez an arem) : war-dro 1900-2400 kent H.S.
9) Daou annezad-kent (oadvez ar c'houevr) : war-dro 2400-3000 kent H.S.

(2) *Les stations préhistoriques de l'Alagheuz (Arménie russe)*, war *Rev. de l'Ecole d'Anthropol.* 1909, pp. 189-203.

(3) Furchadennou J. de Morgan e Dreistkaokazia a zo bet harzet outo gant ar veradurez impalaerel rusian dre ma tiskrede warnañ e klaske teñzoriou, *Anthr.* 1922, p. 494.

War roc'h beo ar run eo en em gave en o led dismantrou an diou annezadenn-gent. Gourizet e oant bet a vogeriou. Moger-dro an annezadenn gosa a oa d'ezi 2 m. 50 teoder. Hini an eil annezadenn, savet eus tamm pelloc'h, a oa 3 metrad treuz. A vein bihan padellek, a-vec'h divrazet, lakaet war blaen ha kenstaget gant pri-douar, e oa bet savet ar mogeriou-se. Daou vetrad pe war-dro e oa teoder ar gwelead dismantrou diwar an diou annezadenn. Maen hag askourn dreist-holl e oa ar binviou a zo bet kavet ennañ : bouc'hili maen-lufret, darn anezo lagadek, kontilli ha rakerou maen-tan ha gwer menez-tan. Dibaot-kenañ e oa ar c'houevrennou, anezo kontilli ha spilhou. Magerien-loened ha pesketaerien peurgetket e oa kêriadenniz. En o dilerc'hiadou-kegin ez eus kregin-mor hag eskern torret diwar bronneged, an eskern diwar al loened doñv (oc'hen, deñved, gevr ha moc'h) o paotaat a-galz war-eskern al loened gouez (4).

Tuet a-walc'h e vefed da sellout an douarou uhel eus Kornog Azia evel ar c'horn-bed ma 'z eo bet damesaet ar c'havr, gant bras eo al lec'h dalc'het gant al loen-se en anvadurez hag e kredennou ar poblou a oa o chom eno en hen-amzer an istorvez (5). Eno ivez, pe e Thra-

(4) W. Doerpfeld, *Troja und Ilion*, Athena, 1902 (a-zivout al levr-se, lenn pennad-displega G. Perrot, war *Journal des Savants*, 1904, niverennou 1, 3, 4) ; R. Dussaud, *Civilisations préhelléniques*, eil mouladur, pp. 120-2 ; Déchelette, *Bronze*, p. 32.

(5) *Turachu* a veze graet eus ar *Capra caucasia* en assirieg, ha *Tarku* pe *Tarko* a hañval beza bet ano ar c'havr pe ar bouc'h er yezou anatoliek. *Tarku* a zo aroueziet gant eur penn-gavr pe eur penn-bouc'h war siell assiriek-heteek Tarkondemos. Aet eo *Tarku* da benn-gevrenn e lïes ano-roue en Azia-Vihana, ha skignet eo bet gant komzerien ar yezou anatoliek e meur a vro tro-dro d'ar Mor Kreizdouarek : Ejipt, Italia, hag all. Ar



kia (6), e hañval beza bet damesaet ar falc'hun. Kehelerez ar falc'hun en em gav, en hen-amzer an istorvez, e-touez ar poblou a zo chomet pell-amzer en Anatolia (evel Indez-Iraniz) hag e-touez ar re deuet ac'hano d'ezo darn eus elfennadou uhela o foblañs (evel Ejiptiz) (7).

N'hellomp lavarout netra diwar-benn gouennou-tud Kaokazia, Armenia, ar C'hurdistan hag Azia-Vihana e-kerz nevez-varevez ar maen. Emañ bremañ tud diwar ar ouenn-veur grennbennek euraziat (8) ar pep brasa eus ar boblañs, pe an holl anezi zoken (er meneziou dreist-holl). E lec'hiennou-zo, war an arvor hag er C'hurdistan, ez eus Kreizdouaregiz a-dolpadou. Bez' e kaver, ouspenn, a-skign eus an eil penn d'ar penn all d'ar vrôad-douar ec'hon-se, meleganed glaslaga-

Mor Enezek a zeue d'ezañ e ano hen-c'hresiek eus eur c'havr doueel, *Perkania aix*, anvet evel-se diwar *Perkê* a zo bet, eur c'houlz a voe, ano Thrakia. Indez-Iraniz, o deus graet, en eur zivrôa davet ar Reter, eun hir a arzao en Azia-Vihana hag en Armenia, a rôe eur vras a berz en o lidlazerez d'ar c'havr, ha bras ivez eo bet ar roll dalc'het ganti en o doueedoniez, eun amzer a voe, da zezvarn diouz ar « bouc'h untriadek », *Aja eka-pad*, oc'h harpa bolz an neñv, hervez ar Rig-Veda.

(6) Thrakia a zo bet marteze, e dibenn ar ragistorvez, mammvro ar falc'hunerez, *Rev. de l'Hist. des Religions*, 1910, p. 372.

(7) C. Autran, *La Grèce et l'Orient ancien*, war *Babyloniaca*, VIII, pp. 152-3, 157, 193 (danevell ha not. 3), 211-4 ; *Tarkondemos*, pp. 144-83 ; *Phéniciens : essai de contribution à l'histoire antique de la Méditerranée*, 1920, p. 127.

(8) Gouenn alpat a raer anezi pa vez ano eus poblañs Europa hepken. Ar ger-se « alpat » ne denn ket da rei da gredi (evel « euraziat ») ez eo diwar eur c'hef nemetken an holl dud neuziet evel-se a gaver ken en Azia, ken en Europa. Amañ, en danevell, ez eus bet graet gant « euraziat » da zegas koun d'al lenner ez eo Aziaded ar ouenn-se gwenngroc'heneien dremmet-heñvel ouz Europiz.

dek, bras-pe-vrasoc'h ar c'henfeurad anezo diouz al lec'hiou (9).

Damgredi a heller ez eo an hirbenneien greizdouaregat hena annezidi ar vro. Gwirheñvel eo kement-se, da vihana evit an douarou izel e-tal an aod. Ar grennbenneien euraziat, diskennet eus ar meneziou, o dije diberc'hennet Kreizdouaregiz diouz an darn vrasa eus ar vro, evel m'o deus graet Alpiz en Europa. An eilouenn arouezenneka e-touez ar grennbenneien-se eo an hini a zo bet kammanvet *armeniatheñvel* gant Chantre (10), dre ma 'z eo stank e-touez Armeniz. Arouezennet eo dre furm he c'hlopenn, sounn-divalir he c'hilpenn, uhel ha torzsukrheñvel ar volz anezi. Krennbennegez uhelgernek a vez graet gant ar gorfstummadourien eus an doare-furm-se eus ar glopenn. Kavet e vez klopennou seurt-se er-maez eus Armenia, e-touez meur a rummad-tud eus Azia-Vihana n'int ket Armeniaded ha n'o deus biskoaz moarvat komzet an armenieg, evel an « drouc'herien-goad » (*Tachtadski*) o chom e korniou meneziek ha distro Lukia, an « Damgristenien » (*Bektæch*) oc'h ober poblañs ar gêriou e rannvroiou-zo ; hag all. Er-maez eus Azia-Vihana, emañ stank ar grennbenneien uhelgernek e-touez

(9) W. Z. Ripley, *The Races of Europe*, pennad XVI, pp. 436-52 (*Western Asia : Caucasia, Asia Minor, Persia and India*); E. Pittard, *les Races et l'Histoire*, pp. 447-58 ; Von Luschan, *Reisen in Lykien und Kibyratis*, Wien, 1889 ; *Voelker, Rassen, Sprachen*, Berlin, 1922.

(10) E. Chantre, *Recherches anthropologiques dans le Caucase*, 1885-1887 ; *Recherches anthropologiques dans l'Asie Occidentale*, Lyon, 1895. Bounak a ra *subvarians armenica propria* pe *ponto-zagrica* eus an eilouenn-se ; V. V. Bounak, *Crania armenica : Issledovanie po antropologhii pierednieï Azii*, Labouriou an Ensavadur a Zenoniez e Skol-Veur Moskou, stagadenn ouz *Rouski antropologhitcheski Journal*, Levr 16, 1927 ; *Anthr.* 1928, pp. 407-8.



menezidi hanternoz Siria (*Ansarieh* « Kristenien vihan »). Andon an holl rummadou-tud-se a zo e poblañs koz ar vro, an hini a oa o chom enni kent argadadegou an Durked (11). Stummadou yuzev pe assiriatheñvel e linennadur an dremm a zo paot a-walc'h dre-holl er C'hurdistan, en Armenia, en Azia-Vihana, ha betek e menez Kaokaz (12). Bez' ez oa anezo, en hen-amzer an istorvez, gant an Hittited, Heteaned pe Heteïz, eur bobl nann-semitek o terc'hel Azia-Vihana.

Douget a-walc'h e vefed da lakaat ar veleganed glaslagadek hag uhel-ventek a gaver e poblañs-vremañ Azia-Vihana war ar Gelted o deus graet o annez e kreiz ar vro-se en trede kantved kent H.S. Arabat ankounac'haat avat ez eo bet argadet lïes gwech Azia-Vihana, kent ha goude donedigez ar Gelted, gant poblou ma kaved en o zouez an neuz-ouenn hanternoziat (13). Eun dra da verzout eo e vez paotoc'h hizio an neuz-ouenn-se e kevrennad turkian pe turkekaet ar boblañs eget e-touez ar rummadou a zo manet feal d'o yezou. E-touez ar re ziweza-mañ, ar re anezo zoken a gomz yezou indezeuropek evel Armeniz, dibaot-kaer koueza gant meleganed glaslagadek (14). E-touez an Durked, en-eneb, e kaver war-dro 20 dre 100 a zaoulagad sklaer

(11) Aloubidigez Azia-Vihana gant an Durked, deraouet en XIvet kantved, a voe kaset da benn er XIVvet kantved.

(12) An dremm yuzev pe assiriatheñvel a zo stank ivez e-touez ar Bersianed *Hadjemi* o chom e kevrenn gornok Persia, hag e-mesk an Afganed. Dianav pe rouez-meurbet eo er c'hontrol e-metou an Arabed. Pell eo diouz beza anat, gant-se, semitegez an doare dremm-se, Haddon-Van Gennep, p. 24.

(13) Indez-Iraniz, Dardaned, Thraked, Kimmerianed, Skuthed, hag all.

(14) An Osseted lakaet er-maez, pa 'z eus c'hoaz en o metou etre 25 ha 30 dre 100 a c'hlaslagadeien.

(glas pe louet), ha 38 dre 100 a vleo o tenna war ar melen. Kement-se moarvat o tont evit eun darn eus ma 'z eo bet turkekaet dreist-holl poblañs al lodennou digoreta eus ar vro, ar re end-eeun a oa bet e-doug an Hen-amzer annezet gant an argadourien o deus diarao-get an Durked. Evit eun darn-all, e teu eus ma oa meleganed glaslagadek hag uhel-ventek e-touez an Durked o-unan pa zeujont er vro. Arabat eo ober amañ ar fazi a vez graet ken alïes gant Europiz a gav d'ezo emañ an Durked neuziet-heñvel ouz ar Vongoled dre ma 'z eo o yez kar d'ar mongoleg. Disheñvel a-grenn diouto ez int peurliesa. Dre ar ouenn ez eo ar pep muia eus an Durked krennbenneien euraziat. Hironaet ez int bet a-goz (er vro end-eeun ma 'z eo en em furmet o brôadelez) gant Hanternoziz. Kenrummad e vije ar re-mañ, evit an darn-vuia, gant ar Skuthed pe Saked o deus kenoberiet da leda dre Greiz-Azia, etre hanternoz an Tibet ha kreisteiz Siberia, ar yezou indezeuropek a veze komzet enni e-pad an Hen-amzer (15). Al livaduriou-war-fresk bouddhaek eus ar Grenn-amzer, kavet e Bro-Dourfan (Turkestan reterel) gant an Alaman Von Lecoq (16), a zo skeudennet warno, e-touez kalz a dud arall-neuziet, meleganed glaslagadek. Tud kenneuz d'ezo a oa diwezatoc'h e-touez ar renerien a vlenias an Durked en o stourm

(15) 1° ar sogdieg a zo bet komzet en Turkestan reterel betek an IXvet kantved goude H. S. da vihana ; 2° yez ar Saked (*Saka*) a veze komzet e Bro-C'hotan ; 3° an toc'harieg komzet e Bro-Dourfan hag e Bro-Goutcha betek ar VIIvet kantved goude H. S. da vihana ; C. Huart, *la Perse antique et la Civilisation iranienne*, 1925, pp. 21-3 ; Sir Aurel Stein, *Serindia*, 5 levrenn, Oxford, 1922 ; Sir Hercules Read, war *The Antiquaries Journal*, 1922, pp. 177-92.

(16) E. Berlin emañ bremañ ar freskennou-se, er *Museum für Vœlkerkunde*.



ouz Gresianed Buzantion. Evel-hen, da skouer, e taolenn d'eomp eun istorour turkian ar sultan Orc'han Ghazi (1326-1357), mab Osman (deuet dioutañ d'an Durked o lez-ano a Osmaniz pe Osmanliz) : « Edo e ziavaez diouz braster e vrud. Meurdezus e oa e vent. Ledan e askre. Kigennek e zivrec'h. Melen e vleo. Glas e zaoulagad. Uhel e dal » (17).

(17) E. Pittard, p. 397.

# Iran (Persia, Afganistan, Beloutchistan), Turkestan kornogel (Turkmenistan, Tadjikistan, hag all) Turkestan reterel

N'eus ket bet graet betek-hen a furchadennou ragistorek en darnvuia eus ar broiou-se. Binviou eus nevez-varevez ar maen a zo bet daskoret d'ar goulou (1) e lïes lec'h war ar meneziou o vevenna uhelenn an Iran diouz tu ar c'hornog. Re-all a anavezer hag a zo bet dizolôet en diabarz-vro. En hanternoz Persia (Talich, Gilan, Mazanderan), ez eus taoliou-maen bet savet, evel re ar C'haokaz, en oadveziou ar c'houevr hag an arem. Nesteriou a zo etre arz an traezou oberiet kavet enno hag an arz mukenek a vleunias e Bro-Hellaz etre 2000-1100 kent H.S. (2). En Turkestan kornogel, e-kichen Merv, ez eus bet dizouaret gant ar furcher amerikan R. Pumpelly eur poderez-pri ha delwennouïgou heñvel ouz re Sumeriz Kaldea (3). Kejet ez eus bet er vro-se gant an hevelep furcher ouz roudou pemp sevenadur o tont an eil war-lerc'h egile abaoe nevez-varevez ar maen betek hon amzer. An hini kosa a vije eus war-dro ar bloaz 8000 kent H.S. (?). En Turkestan reterel, an Doktor Vaillant en deus kavet bouc'hili maen-lufret hag engravaduriou-war-roc'h.

(1) Gant furchadennou J. de Morgan dreist-holl.
(2) J. de Morgan, war *Anthr.* 1922, p. 493.
(3) R. Pumpelly, *Explorations in Turkestan* (Carnegie Institution), Washington, 1908.



Dianav eo d'eomp betek-hen ar gouennou-tud o deus bevet en Iran hag en Turkestan a-hed nevez-varevez ar maen, ha ken dic'houzvez-all ez omp eus stummadou-korf ar poblou a zalc'he ar broiou-se e penn-kenta hen-amzer an istorvez (4). Gwall-gemmesket eo ar boblañs-vremañ, en abeg dreist-holl da enbrôadegou ar Vongoled hag ar poblou kenouenn d'ezo o deus degaset er rann-se eus Azia eun doare neuz-tud ha na oa ket anezi enñi kent derou an amzervez kristen.

En Turkestan eo, moarvat, e c'hoarvezas ar brasa kemmaduriou er boblañs abaoe an Hen-amzer. Betek war-dro derou an amzervez kristen, ne oa eus poblañs an Turkestan nemet gwenngroc'heneien europatheñvel o komz yezou indezeuropek, ar pep brasa anezo o tenna d'ar ouenn grennbennek euraziat, ar re-all d'ar ouenn hirbennek bleo melen eus an Hanternoz. An dud diwar ar ouenn genta a hañval beza bet oc'h ober an darnvuia pe an holl eus ar c'hounideien-douar a veve a-dolpadou en oasisou. An dud diwar ar ouenn all a oa stank dreist-holl er meuriadou magerien-loened ha hemolc'herien o kantren er steppennou. Enbrôadegou an Huned hag ar meuriadou kenouenn d'an Huned da genta, ha, da ziweza, er Grenn-amzer, enbrôadegou ar Vongoled o tont war-lerc'h mestroniadur an Durked war ar vro, o deus lakaet eun distresa bras e stummadou-korf ar boblañs-se. Goude beza bet turkekaet en he yez, e voe mongolheñvelaet en he neuz e meur a

(4) An Doktor G. Husing en deus klasket teurel sklerijenn war gouennou an Iran e-doug an Hen-amzer dre en em harpa war ar skeudennaduriou-tud deuet d'eomp diwar dourn Hen-amzeriz ha war an taolennaduriou-poblou graet ganto en o skridou : *Voelkerschichten in Iran*, war *Mittheilungen der Anthropologischen Gesellschaft in Wien*, Levrenn 46, 1916 ; *Anthr.* 1921, pp. 548-9.

lec'h. Ar meuriadou kantreourien dreist-holl, moarvat dre ma oant nesaet ouz ar Vongoled dre o doarebeva er steppennou, a zo bet treuzneuziet evel-se, darn anezo en holl-d'an-holl (5). Ar c'hounideien-douar tolpet en oasisou o deus dalc'het gwelloc'h peurliesa d'o gouenn (6).

War uhelenn-veur an Iran, e heller lavarout, o vont d'an traou dre vras, emañ paotoc'h en hanternoz ar grennbenneien bleo du pe c'hell-du, heñvel-bras, ha peurheñvel a-wechou, ouz krennbenneien gouenn alpat Europa, e-keit m'emañ stankoc'h er c'hreisteiz an hirbenneien hirenebek, a-wechou mentet-uhel, heñvel-pe-heñveloc'h ouz Kreizdouaregiz. E-touez an Afganed, ha,dreist-holl, e-mesk ar poblouïgou ariek o deus klasket gwarez e traoniennou uhela ar Rak-Pamir hag an Hindou-Kouch, e kaver alïes a-walc'h tud bleo gell-kistin splann, melen pe ruz, glaslagadek, drem-

(5) Ar skouer sebezusa eus an treuzneuziadur-se dre baraduriou stank gant Mongolheñveled eo hini ar Girgized. Sinaïz, o deus bet d'ober outo e derou an amzervez kristen, o zaolenn d'eomp evel tud dremmet-gwenn, lagadet-glas, baro-ruz, ha mentet-uhel. Beza bleo du a voe tremenet ganto e-pad pell-amzer da arouez reuzius. C'hoaz en XIII$^{vet}$ kantved goude H.S., eul levr tibetek a ra anezo tud bleo ruz. Hizio, an darnvuia eus ar Girgized a zo Mongolheñveled. L. V. Ochanin, *Materialy po antropologhii srednieï Azii : Kirghizi ioujnovo pobierejia Issyk-Koulia*, Tachkent, 1927 ; *Materialy... : Ouzbeki Khorezma*, 1927 ; *Anthr.* 1928, pp. 409-12.

(6) Zaborowski, *Peuples aryens d'Asie et d'Europe*, pp. 284-91 ; Ch. E. de Ujfalvy de Mezo-Kovesd, *Expédition scientifique française en Russie, en Sibérie et dans le Turkestan*, 4 levrenn, 1879 ; *Résultats anthropologiques d'un voyage en Asie centrale*, 1880 ; S. E. Zimmerman, *K antropologhii Tadjikov*, war *Rousski antropologhitcheski Journal*, Levrenn 15, 1927 ; *Anthr.* 1928, pp. 408-9.



met-kaer hag uhel-ventek (7), a hell beza diskennidi, darn anezo eus ar veleganed en em gave e-touez Indez-Iraniz an X$^{vet}$ kantved kent H.S., an darn-all eus ar Saked a argadas ar vro etro derou an amzervez kristen (8).

Disheñvel neuziet diouz an holl dud-se eo annezidi ar riblennad-douarou izel ha tomm-grizias o vevenna aod pleg-mor Persia ha pleg-mor Oman, pa ziskouezont en o stummadou-korf nesteriou ouz ar gouennou kroc'hen-du. E meneziou ar Beloutchistan reterel, ez eus, e-metou ar boblañs o komz yezou iranek, eun enezennad-tud, Brahouiz o ano, ha d'ezo eur yez kar d'ar yezou dravidek komzet gant poblou kroc'hen-du pe c'hell-du Kreisteiz India (9). E-keñver ar stummadou-korf koulskoude, ne hañvalont ket beza gwall-zisheñvel diouz an indezeuropegerien o veva war o zro (10).

(7) Stank ez int dreist-holl e-touez ar Gafired « Paganed », eur boblad nann-muzulmek he deus stourmet kalonek ouz an Afganed. Brudet eo kened merc'hed ar C'hafiristan e-touez an holl boblou a-ziwar-dro, ma kemeront diouto danvez o gwragez hag o serc'hed, ar brinsed dre hent truajou da baea e merc'hed, ar binvidien dre hent ar prena sklavezed. Kaera maouez bet gwelet biskoaz gant ar beajour saoz Rawlinson, a oa, gouez d'ezañ, eur Gafirez, sklavez e Kaboul. Ar gaerenn-se a helle en em baka holl, evel en eur vantell, gant he fennad bleo melen-aour kaer-dispar a dize betek pennou he daoulin, Zaborowski, p. 103.

(8) Eun taolennadur peurglok eus ar poblouïgou ariek-se eus ar meneziou, giziou, yez, kredennou, hag all, a vezo kavet war levr Zaborowski, pp. 13-111.

(9) Nemet disleberet kalz, intret-holl ma 'z eo a c'heriou indezeuropek hag arabek. Ar 174.000 a dud a gomz c'hoaz ar brahoueg a zo o tiskregi tamm-ha-tamm dioutañ da gemer yez nevez-ariek ar poblou m'emaint grounnet ganto.

(10) Haddon-Van Gennep, p. 197. Keñveria Major P. M. Sykes, *A travers la Perse orientale*, 1907, p. 95 (mouladur distag ; diwar *T. du M.* 1905, II).

# Indez [1]

Diwar o roudou, ez eus bet anavezet en Indez ijinerezou-a-dremen etre hen-varevez ha nevez-varevez ar maen (2), d'ezo stumm an ijinerezou kapsel ha tardenezel. Kavet e vez a-founn dre ar vro a-bez oberiadurioù diwar ijinerezou nevez-varevez ar maen : bouc'hili maen-lufret, broudou-birou, hag all. Da evesaat eo ez eo dishenvel kevrennadur-douaroniez ijinerezou nevez-varevez ar maen diouz hini ijinerezou 'hen-varevez ar maen. Ar re-mañ o deus lezet roudou stank e Kreisteiz hag e Gevred India dreist-holl. E Kuddapah, ez eus bet daskoret d'ar goulou a-gantadou binviou chellezel kaer. Bannleo kêr Vadras hag ar rannvroiou tro-war-dro a ziskouez beza bet d'ar c'houlz-se eur greizenn-oberia ma 'z eo aet enni war wellaat tamm-ha-tamm al labour-bena-maen betek sevel binviou kaer-dreist hag a lïes seurt. Ar roudou a-ziwarlerc'h ijinerezou hen-varevez ar maen a hañval dis-

(1) Labouriou da lenn : R. Heine-Geldern, *Die Steinzeit Sudostasiens*, war *Mitteilungen der Anthropologischen Gesellschaft in Wien (Sitzunberichte)*, 1927, Levrenn 57, pp. 47-54 ; *Anthr.* 1927, pp. 536-8 ; Panchanan Mitra, *Prehistoric India : its place in the World's Cultures*, eil mouladur adreizet ha kresket, Skol-Veur Kalkutta, 1927 ; *Anthr.* 1928, pp. 386-8 ; P. T. Srinivasa Ayyangar, *The Stone Age in India*, Skol-Veur, Madras, 1926 ; *Anthr.* 1928, pp. 159-60 ; P. ha F. Sarasin, *Ergebnisse Naturwissenschaftlicher Forschungen auf Ceylon*, IV, *Die Steinzeit auf Ceylon*, Wiesbaden, 1908.

(2) *Anthr.* 1923, p. 223.



kulia divrôadegou-tud eus an hanternoz davet ar c'hreisteiz.

Ijinerezou nevez-varevez ar maen, er c'hontrol, o deus bleuniet dreist-holl en hanternoz ar vro. N'edo ket nevez-oadvezidi ar maen en Indez hemolc'herien nemetken, evel an hen-oadvezidi en o raog. Gounideien-douar e oant ouspenn, hag, hervez, debrerien-c'hlasvez kentoc'h eget debrerien-gig. O annez a raent pe en toullou-roc'h pe e logellou-prenn. Bez' ez eus heñvelderiou bras etre o foderez-pri ha poderez-pri nevez-oadvezidi ar maen e Mezopotamia hag en Ejipt, ha poderez-pri oadvezidi ar metalou en Azia-Vihana, Etruria, Turkestan ha Bro-Sina : jarlou bras heñvel ouz re nevez-varevez ar maen e traonienn an Nil hag e kompezennou Kaldea, listri troadek damheñvel ouz re Hissarlik, jarlou-kañv e doare logellou-annez hogos peurheñvel ouz re Etruria, hag all (3). Tresaduriou graet ganto hon eus ouspenn, skeudennet diaoz enno tud ha loened. Darn eus an tresaduriou-se a zo anezo traou hudur. Diwar dourn nevez-oadvezidi ar maen e vefe ivez lod eus engravaduriou ha livaduriou-warroc'h mougeviou an Indez, taolennet enno tud armet gant goafiou-bann ha skoedou o hemolc'hi loened.

E Bro-Assam, ha war aod reterel pleg-mor ar Bengal, ez eus da arrebeuri nevez-oadvezidi ar maen stummou dioutañ e-unan o tiskuilh nesteriou etrezañ hag arrebeuri nevez vaenek Indez-Sina ha Malezia.

E Gwalarn India, er broiou — Pendjab ha Sind — douret gant an Indus hag e adstêriou, ez eus a-skign eleiz a voudennou diwar atredou, heñvel ouz re Vezopotamia, anezo evelto dismantrou kêriou ha kêriaden-

(3) *Anthr.* 1923, pp. 225-6 ; 1928, p. 388 ; Panchanan Mitra, *op. cit.* eil mouladur, pennad XVII.

nou aet da get. Unan eus ar moudennou-se, e Mohenjo-Daro (Sind) a oa war he lein eur savadur bouddhaek dilezet eus an IIvet kantved goude H.S. Dre furchal doun-meurbet er voudenn-se, e voe kavet kambrou, pondaleziou, skalierou, aoteriou savet e brikennou, darn anezo prigweret, ha kaniou, mein-darou marbr ouz o ober. En eur voudenn-all, en Harappa (Pendjab), ez oa savaduriou heñvel, war seiz pe eiz solieradur. Dizolôet e voe en eil lec'h hag egile podou pri stummet gant an dourn pe gant an turgn, priboazaduriou e stumm loened ha tud, kelc'hennou-gouzoug e gwer pe e pri-feilhañs glas, bataraziou-maen, binviou maen-tan a-vern, barrennou-kouevr. Tablezennouïgou maen pe olifant — graet e gaou siellou anezo — a oa ivez, engravet warno skeudennou oc'hen hag euzviled unkornek, arouezennou skeudenni ha niveri, heñvel-meurbet pe beurheñvel a-wechou zoken ouz tablezennouïgou-kontou Kentelamiz Suziana. An holl draezou-se a zegasas raktal da goun d'ar ouizieien an traezou bet kavet en Our (Kaldea) hag e Suza (Elam), el liveadou diwar an trivet milved kent H.S. (4). Hendraezou stummet-heñvel ouz ar re-se a zo bet dizouaret abaoe e Nala, Beloutchistan. Sevenadur indez-sumerek a vez graet bete-gouzout, eus ar sevenadur testeniet gant an holl dilerc'hiadou-se. Tra poblou kroc'hen-gwenn e oa, hep mar ebet, hag i kar-pe-garoc'h da boblou azianek Kornog Azia (5). Ar poblou-se o dije diaraoget an Arianed e Gwalarn an Indez (6).

(4) *Illustrated London News*, 20 ha 27 a viz gwengolo 1924 ; *Anthr.* 1924, p. 606 ; *Rev. archéol.* 1924, II, pp. 328-30.

(5) Poblou azianek a raer eus poblou ar Reter-Nesa na oant dre o yez na semitegerien nag indezeuropegerien.

(6) Diwar-benn an anoiou anatoliek en anvadurez-lec'hiou an Indez, en Hen-amzer, lenn C. Autran, war *Babyloniaca*, VIII, pp. 140-52.



A-viliadou eo e niverer ar mein-meur (taoliou-maen, peulvaniou, kroummlec'hiou) a gaver a-skign en Indez, war uhelennou an Dec'han dreist-holl hag e meneziou an Assam (7). Darn anezo a zo bet savet marteze e dibenn nevez-varevez ar maen. Ar pep muia anezo avat a zo eus oadvez ar metalou, ha betek hon amzer ez eus kendalc'het d'o sevel gant meur a boblad warlec'hiet eus ar vro, gell-du liou o c'hroc'hen peurliesa (8). Beziou a zo eus an taoliou-maen en Indez

(7) Diou vro a zo eus an Indez e-keñver an douaroniez-natur : an Indez douarbrazel en Hanternoz, an Indez ledenezel er C'hreisteiz. An Indez douarbrazel a zo anezi eur gompezenn-veur a-led er c'hreisteiz da aradennad menez Himalaya ha treuzet gant ar stêriou Indus ha Ganga. An Indez ledenezel, er c'hreisteiz d'ezi, a zo anezi uhelennou ha meneziou. Ano an Indez ledenezel, *Dec'han*, a zo eun diverradur hag eun distresadur eus ar palieg *Dakc'hinâbadha*, en hen-arieg (sanskriteg) *Dakshinâpatha* « Hent ar C'hreisteiz », a voe rôet d'ezi gant an Arianed, alouberien kompezenn an Hanternoz. *Dakc'hina*, *dakshina* en ano-se a zo diwar an hevelep gwrizienn hag an hen-geltieg *dexsivos*, *dexavos*, *dexovos*, deuet da veza e nevez-keltieg *dehou* (brezoneg), *deheu* (kembraeg). Ouz ano hen-ariek an Dec'han, keñveria, er yezou nevez-keltiek *Deheubarth* « Dehoubarz », *Deheudir* « Dehoudir » a vez graet e kembraeg eus Kembre ar C'hreisteiz, ha *mor dehou* a vez lavaret gant tud enez Seun eus ar rannvor er c'hreisteiz d'o enezenn (*mor kleiz* a reont eus ar rannvor en hanternoz). Ar Gelted koz, evel hen-Arianed an Indez, en em retere dre drei ouz an heol o sevel. Gant-se, e koueze an Hanternoz a-gleiz d'ezo (kembraeg *gogledd* « gougleiz » = « hanternoz ») hag ar c'hreisteiz a-zehou.

(8) En o zouez, an Hoed, o chom e Stad Seraikella, pastell-vro Singbhum, er C'hornog da Galkutta. Diouz stummadou o c'horf, an Hoed a zo eur c'hemmesk eus peder elfennad : rakdravidat (veddaheñvel : houmañ an niverusa), dravidat, pamirat (euraziat), ha morianheñvel, Anathnath Chatterjee ha Tarakchandra Das, *The Hos of Seriakella*, war *Anthropological Papers* (*University of Calcutta*), 1927, rummad nevez, niverenn I ; *Anthr.* 1927, pp. 199-201.

evel er broiou all, ha mein-arouez pe mein-koun eus ar peulvaniou (9).

Setu, hervez Roparz Heine-Geldern (10), lerc'h-ouz-lerc'h ar sevenaduriou ragistorek e Bro-Indez :

*a*) Sevenaduriou hen-varevez ha krenn-varevez ar maen, anezo tra ar Grak-Vorianed (pe *Negritoed*), ar Veddaheñveled hag an Aostraliatheñveled.

*b*) Donedigez eus ar C'hornog eus sevenadur nevez-vaenek ar bouc'haliou begek, anezañ tra ar poblou dravidek.

*k*) Donedigez eus ar Reter eus sevenadur nevez-vaenek ar vouc'hal seuliek hag ar vouc'hal hir-laoniek, anezañ tra ar poblou monek-c'hmerek. Ar re-mañ, d'ezo a-wechou stummadou mongolheñvel en o fenn, en em astennas war holl draonienn ar Ganga, ha pelloc'h, war-du ar c'hornog.

*d*) Donedigez eus ar C'hornog eus sevenadur ar c'houevr, degaset gant poblou kroc'hen gwenn : Azianed (Sumeriz ? Kentelamiz ?) da genta, ha, war o lerc'h, Arianed.

A-hend-all, amzeroniez ragistorek an Indez a vije, hervez Panchanan Mitra (11) :

*a*) Rakchellezel : 100000 bloaz kent H.S.

*b*) Chellezel-Acheulel-Mousterel : 40000 bloaz kent H.S.

*k*) Hen-Gapsel : 16000 bloaz kent H.S.

(9) A-zivout mein-meur Bro-Indez, lenn ar pennadou XIV ha XV e levr Panchanan Mitra. Da veiza an doare m'en em gemer ar saverien vein-meur en Indez evit divengleuzia, treuzdougen ha sounna ar pikolou peziou rec'hel a ya ganto da ober o zaoliou-maen hag o feulvaniou, lenn M. Maindron, *L'Art Indien*, 1899, pp. 1-9.

(10) *Op. cit* ; *Anthr.* 1927, p. 537.

(11) *Op. cit.* pennad XVIII ; *Anthr.* 1928, p. 388.



*d*) Nevez-varevez ar maen (Hanternoz India) : 14000 bloaz kent H.S.

*e*) Sevenadur indezaostraliat (Kreisteiz India) : 9.000 bloaz kent H.S.

*f*) Sevenadur indezerutreat (Kreisteiz India) : 5000 bloaz kent H.S.

*g*) Oadvez ar c'houevr (Gwalarn ha Hanternoz India) : 4000 bloaz kent H.S.

*h*) Oadvez an arem (argadadeg an Arianed) : 2500 kent H.S.

*i*) Oadvez an houarn : 1000 kent H.S.

Dibaot-kenañ betek-hen ar relegou-tud ragistorek kavet en Indez, hag arvarus o oad. Klopennou Bayana ha Sialkot a zo bet studiet gant Keith e 1919. Kavet eo bet an hini genta war-hed 35 troatad dounder (12), p'edod o sevel eur pont war stêr Gumbhir, er vro douret gant ar Ganga. Eben, dizolôet er vro douret gant an Indus, a oa 6 troatad hepken diouz ar barr. Diwar gouennou o veva bremañ c'hoaz er vro e vefe an eil hag eben, hervez Keith.

Ar glopenn aet e tammou a zo bet dizouaret e Gorac'hpour, dispis hec'h oad, a zo karrekaetoc'h eget klopenn Bayana, ha hi stummet-heñvel outi. N'eus enni tra a gement a ve aostraliatheñvel pe vorianheñvel.

An darnvuia eus ar pennou maro daskoret betek-hen gant an taoliou-maen a zo, int-i ivez, heñvel ouz pennou an dud oc'h ober bremañ o annez er vro. Penn Aditannalur a zo ledanfriek ha veddaheñvel en e stummadou. Penn Nala (Kreisteiz ar Beloutchistan), eus oadvez ar c'houevr, a zo d'ezañ an holl stumma-

(12) Troatad saoz = 0 m. 30.

dou a vez gant pennou an dud o chom er vro bremañ end-eeun. Unan eus ar c'hlopennou kavet e Mohenjo-Daro a zo krennbennek, o tegas koun eus ar grennbenneien a oa e-touez Sumeriz Kaldea.

Dre ar furchadennou hag ar c'havadennou da zont e teuy sklerijenn moarvat war gouennou-tud an Indez e-kerz ar ragistorvez. A-benn bremañ, diouz a c'hoarvezas en Europa e-pad nevez varevez ar maen, e heller lakaat diarvar a-walc'h ez eo d'ar mare-se e stagas ar gouennou d'en em lodenna dre ar vro evel m'emaint en hon amzer.

Dre vras e kevrenner Indeziz diouz o yez etre Arianed (231.000.000 anezo pe war-dro), Koled (3.100.000 a dud) (13), ha Dravidiz (63.000.000 a dud) (14). Ar gevrennidigez-se eus Indeziz, diazezet ma 'z eo war ar yez, n'he deus talvoudegez ebet e-keñver ar ouenn. An darn-vuia eus an ariegerien, o chom er c'hompezennou hanternoz, n'int ket diskennidi dre ar gwad eus an Arianed koz, alouberien ar vro, hogen diskennidi eus henvroïz ariekaet. Goulakaat a raer e komze an henvroïz-se, kent beza ariekaet, darn anezo an dravideg, darn-all ar c'holeg, nemet eur goulakadur amgadarn n'eo ken. An ariekaat Indeziz, boulc'het ken abred ha dibenn ar ragistorvez (oadvez ar c'houevr pe oadvez an arem), a zo bet kaset a-vras war-raok e-

(13) Kolariz, Moundariz, Moundaed a vez graet anezo ivez, ha koleg, kolareg, moundareg, moundaeg eus o yez.

(14) G. A. Grierson, *The Languages of India*, Kalkutta, 1903 ; *The Linguistic Survey of India and the Census of 1911*, Kalkutta, 1919. Tri milion kilometrad-karrez eo gorread ar vro, da lavarout eo daouzek gwech hini Breiz-Veur hag Iwerzon, seiz gwech hini Galia, en tu-hont da drederenn Europa (10.010.486 kilometrad-karrez eo gorread houmañ).



doug an istorvez (15), hag emañ o padout hizio c'hoaz end-eeun, pa zalc'h d'en em leda dre ar vro ar yezou diwar ar sanskriteg dre c'hounit tachenn war ar yezou-all, dreist-holl er c'horniou ma vez komzet ar yezou-all-se gant pobladou warlerc'hiet e-keñver sevenadur. Ouspenn-se, war wirheñvelaat ez a bemdez n'eo ket bet an Arianed ar genta pobl a ouenn wenn a zo deuet d'en em ziazeza en Indez. Diaraoget ez int bet, e Gwalarn ar vro dreist-holl, gant poblou kroc'hen-gwenn all, darn anezo kar d'ar ouenn grennbennek euraziat, darn-all d'ar ouenn hirbennek kreizdouaregat, an eil re hag ar re-all o tenna moarvat d'ar brôadeleziou azianek (16) a oa o ren e Kornog Azia e derou an istorvez.

Kel luziet-all, pe luzietoc'h c'hoaz, emañ ar gudenn evit pez a sell ouz Kolariz ha Dravidiz. Gant Kolariz ez eus yezou heñvel-pe-heñveloc'h, e-keñver yezadur ha geriadur, ouz ar yezou monek-c'hmerek komzet

(15) Ma tigorer an istorvez evit an Indez d'an hevelep pred hag evit broiou Kornog Azia. Ret eo teurel pled evelato n'anavezomp istor an Indez nemet dre skridou diavaezidi. Dleourien omp eus kement a c'houzomp diwar e benn d'ar skrivagnerien c'hresian evit an Hen-amzer, d'ar skrivagnerien vuzulmat evit ar Grenn-amzer, ha da ouizieien Europa o deus poelladet abaoe eur c'hantved bennak da studia ar skridou gresiek, latin, arabek, iranek, tibetek, sinaek o sellout ouz an Indez, da lenn, da ziskleria, da drei ha da amzeriada enskrivadurioù koz ar vro. Indeziz, evito da veza skrivet kalz, n'eus diwanet en o zouez istorour ebet. N'hon eus ket zoken diwar o dourn enskrivadur ebet a gement a savfe da amzer Aleksandros Veur (pevare kantved kent H. S.), Sylvain Lévi, *L'Inde et le Monde*, eil mouladur, 1928, pp. 13-21 ; V. A. Smith, *The Oxford History of India*, Oxford, 1919 ; E. J. Rapson, *The Cambridge History of India*, levrenn Ia ; *Ancient India*, Cambridge, 1922.

(16) Azianek a raer eus hen-boblou ar Reter-Nesa na oant na semitegerien nag indezeuropegerien.

gant eun niver a veuriadou diseven hag eun nebeud poblou sevenaet dre Gevred Azia a-dal an Annam er Reter betek an Assam er C'hornog (17). An dud o komz c'hoaz ar yezou kolarek ne vezont kên kavet nemet a-enezennadou e kevrenn reterel India a-dal tor kreisteiz menez Himalaya en hanternoz betek uhelenn ar Chota-Nagpour er c'hreisteiz. Emaint o tiskregi buan a-walc'h diouz o yezou da gemer yez nevez-ariek ar poblou ouz o c'helc'hia (18).

Dravidiz a zo poblet ganto holl greisteiz India (an Indez ledenezel) hag en em astenn a reont a-enezennadou betek en tu-hont da red uhela stêr Narbada (19) e Kreiz India, ha zoken betek tostik-tost da red izela ar Ganga, er reter (war runiou ar Rajmahal) (20). Ar peder yez dravidek komzet e Kreisteiz India, kanaraeg, telougoueg, tamouleg, malabareg, dre ma 'z int yezou poblou sevenaet, a zalc'h mat d'o zachenn rak ar yezou nevezariek. Er c'hontrol emañ ar yezou dra-

(17) Ar yezou kolarek hag ar yezou monek-c'hmerek a zo bet lakaet a-stroll en eur c'herentiad bras gant an Tad W. Schmidt dindan an ano a « yezou gevredaziadek ». War a gred d'ezañ, ne vefe ar yezou gevredaziadek nemet eun darn eus eur c'herentiad ledanoc'h c'hoaz, ma vije an darn all anezañ ar yezou malezek-polunezek. Bresk emañ c'hoaz diazezou ar c'hensavadur meur-se a yezou. Ret eo gortoz anezañ da veza gwiraet dre an imbourc'hiou da zont, Meillet ha Cohen, *Langues du Monde*, pp 385-9.

(18) Biled Kreiz India (en hanternoz da stêr Narbada) a hañval beza anezo Koled hag o deus diskroget diouz o yez da gemer an nevez-arieg.

(19) En diagent *Narmada*. Skrivet e vez an ano-se *Nerbuddah* gant ar Saozon.

(20) Poblou dravidek ar c'horn reterel-se eus an Indez a ziskouez beza diwar enbrôerien diouz ar C'hreisteiz deuet er vro n'eus ket gwall-bell, p'o deus dalc'het koun eus bro c'henidik o gouenn (ar C'harnatik). Ouspenn-se, kalz eus ar c'hêriadennou annezet ganto a zo d'ezo anoiou kolarek.



videk komzet e Kreiz India gant poblouïgou diseven (Gonded, C'handed, Kolamed, hag all) oc'h argila dalc'hmat hag a bep tu dirak ar yezou nevez-ariek.

Eur yez digenseurt eo an dravideg. Nemet ar brahoueg komzet e-maez India, en eur c'horn eus ar Beloutchistan, n'anavezer yez all ebet hag a ve kar d'ezañ.

E-keñver an denoniez, e heller plaenaat an displega dre lavarout ez eo Indeziz dre vras eur c'hemmeskadur a ouennou kroc'hen gwenn hag a ouennou kroc'hen gell-du pe zu.

Gwenngroc'heneien India a denn ar pep muia anezo d'ar ouenn a zo bet anvet indezafgan pe indezarian gant an denoniourien. Hirbenneien hirenebek, bleo du ha barvek, dremmet-reiz, moanfriek ha mentet-uhel a-walc'h a zo anezo, o vont liou o c'hroc'hen eus ar gwenn d'ar gell-splann. Stank ez int e Gwalarn India dreist-holl, e traonienn an Indus (21). Er broiou douret gant ar Ganga, ez int niverus a-walc'h e kastaou uhela ar boblañs (22). Er c'hastaou-etre, ha, dreist-holl, er

(21) Aroueziadur-penn : Kachmiriz, 72-2 ; Sic'hed, 72,7 ; Jated, Radjpouted, eus 72 da 75 ; Pendjabiz, 74,9. Ment : Pendjabiz, 1 m. 68 ; Sic'hed, 1 m. 71 ; Jated, 1 m. 71 ; Radpouted, 1 m. 74. Aroueziadur-fri : Jated, 68,8 ; Radjpouted, 71,6. Evit an aroueziadur-fri, etre 55 ha 70 emañ ar voanfriegez ; etre 70 ha 85, ar friegez-etre ; etre 85 ha 100, al ledanfriegez.

(22) *Kasta* a raer eus eun ensavadur kevredadel a zo tra Indeziz. Eur rumm-tud eo a zo aotreet d'ezo dre o ganedigez preja a-gevret ha dimezi kenetrezo. Da neb a zegouez d'ezañ terri hini pe hini eus an diou lezenn-se dre gemer e wreg ermaez eus e gasta pe dre zegemer e voued digant eun dourn dic'hlan, n'eus nemet teir disentez : 1° plega da zic'haouadennou gwall-vizus d'ezañ hag alïes dismegañsus-meurbet ; 2° beza bannet eus e gasta (da lavarout eo beza digastaet : brasa reuz a hellfe degouezout d'eun Indezad) ; 3° tizout sevel eur gasta nevez a glasko gounit eul lec'h d'ezi hec'h-unan e

c'hastaou izela, neuz-ouenn an henvroïz kroc'hen gell-du pe zu a zo trec'h. Seul izeloc'h ma tiskenner en Indez davet ar c'hreïsteiz, seul duoc'h ez a ar c'hroc'hen, ha seul disheñveloc'h an dremmadur diouz dremmadur an Den Gwenn. Indeziz an Aoud, ar Behar hag ar Bengal, ar Vahrated o chom etre stêr Narbada ha kêr Goa, a zo da renka dre vras e-touez ar poblou kroc'hen gell-du, evito da gomz yezou nevez-ariek (23). E reter ar Bengal, en em ziskouez ouspenn er boblañs stummadou mongolheñvel.

Kolariz ha Dravidiz a zo anezo ivez poblou kroc'hen gell-du pe zu. Digemma a raer en o zouez etre Dravidiz ha Rakdravidiz, ar re ziweza-mañ en o neuz-ouenn, en o doare-beva, en o giziou, en o c'hredennou eleiz a draou o tont d'ezo eus kosa henvroïz an Indez. Rakdravidiz peurliesa eo Kolariz. Gell-du mouk, hogos du, eo liou o c'hen. Du, garo ha teo o bleo, a zo trôet war an azrodellekaat. Nebeut a varo o deus. Tud verr-ventek ez int (24), iziliet-kreñv, hirbennek (aroueziadur-penn : eus 74,5 betek 76), izel o zal, direiz linennadur o dremm, teo o diweuz, ledan ha tougn o fri (aroueziadur-fri : etre 86 ha 92). Poblou warlerc'hiet bras e-keñver sevenadur a zo anezo peurliesa. Ar Juanged, en Orissa, a ya hogos en noaz. Beva a reont dreist-holl diwar an hemolc'herez hag ar c'hutuilherez, o c'hounit douar dre nebeut, en eun doare distuz-meurbet, goude leski koadou. C'hariaed al Lohardaga (Chota-Nagpour) a zo en em zamsevenaet, pa ra hiniennou anezo gant an alar. Damsevenaet eo ivez ar Goled-all : Sontaled (e kornog ar Bengal, en hanternoz an Orissa ha war runiou ar Bagalpour), Moundariz pe *Horo-hou* (er Chota-Nagpour), Hoed pe *Lourka-Kol* (e Singbhum, Bengal) (25), Bumijed (e kornog ar Bengal).

Da zigemma a zo, e-touez Dravidiz, etre Dravidiz sevenaet ha Dravidiz diseven. Dravidiz Kreiz India (Gonded, C'handed, hag all), ar re en em astenn ac'hano etrezek ar biz betek ar Bengal (Kourouc'hed pe Oraoned, Maleed pe *Asal-Paharia,* hag all) a zo anezo meuriadou hemolc'herien pe c'hounideien-douar diampart o tevi ar c'hoadou da hada ebarz al ludu diwarno. Rakdravidiz ez int peurliesa dre o neuz-ouenn.

E-metou Dravidiz ar C'hreisteiz, e poblañs ar meneziou, ar c'hoadou hag ar janglennou dreist-holl (26), e kaver kalz a veuriadou bihan peuz-diseven, pe ziseven a-grenn zoken, hag i ivez rakdravidat peurliesa dre o neuz-ouenn. Anezo hirbenneien verr-ventek

stern kevredadel ar vro. Gwall-deñval eo c'hoaz orin ar gasta, dre ma 'z eus moarvat meur a andon d'ezi diouz ar broiou hag ar poblou eus an Indez. Hañvalout a ra beza, en eur vro veur annezet gant tud a bep seurt, eur warez ouz an daremppredou fall dre zerc'hel striz pep-hini en e lec'h. Eur ger portugalek eo *kasta,* o veza ma 'z eo Portugaliz o deus lakaet Europiz da anaout an ensavadur indezek-se. Talvezout a ra *casta* kement ha « gouenn » e portugaleg. Ar ger sanskritek a dremener da hen-ano ar gasta eo *varna* a dalveze « liou, gouenn ». Er skridou koz indezek, *arya varna* a vez graet eus gouenn an Arianed, ha *dasa varna* « ar ouenn enebourez » pe *krishna varna* « ar ouenn zu » eus an henvroïz kroc'hen-du. E. Senart, *Les Castes dans l'Inde : les faits et le système,* 1896, pp. 147-8, 207-57 ; C. Bouglé, *Essai sur le régime des Castes,* 1908 ; C. Mascarenhas, *As Castas da India,* Porto, 1924 ; *Anthr.* 1924, p. 581.

(23) Izeloc'h eo ar vent peurliesa : 1 m. 63, 1 m. 64. War grennbennekaat ez a ar penn : aroueziadur-penn, 75,7. Ledanoc'h eo ar fri : aroueziadur-fri, 80,5.

(24) An Hoed koulskoude a zo bras a-walc'h : 1 m. 68. Bihan eo ar Juanged en eneb : 1 m. 57.

(25) A-zivout an Hoed, lenn *Anthr.* 1927, pp. 199-201.

(26) Janglennou (eus ar sanskriteg *djangala*) a raer en Indez eus ar brôadou-douar gouez, golôet a wez hag a c'heoteier uhel.

(1 m. 57, hag izeloc'h) ha ledanfriek (27), gell-du mouk o c'hroc'hen, ha d'ezo bleo du o vont eus ar gwagennek betek an azrodellek-kenañ.

Ar peder fobl vras, sevenaet a-goz (28), anezo ar pep muia eus Dravidiz ar C'hreisteiz, eo an Delougoued (20.000.000 anezo, tost-da-vat), war aod Koromandel, en Nizam hag er Jeypor ; ar Ganaraed (10.000.000), war uhelenn Vaïssor ; Malabariz (6.000.000), war aod Malabar ; an Damouled (15.000.000), er C'harnatik, er Madoura hag en hanternoz Selan. Er peder fobl-se, ez eus peurliesa gant tud ar c'hastaou izela ha gant an dud digasta pe digastaet, stummadou rakdravidat anat a-walc'h, al ledanfriegez dreist-holl. Ar c'hastaou uhela en eneb, hag ivez rummadou all eus ar boblañs o veva en o ferz o-unan, a zo d'ezo ar stummadou a dremener da dra Dravidiz a ouenn : bleo gwagennek, ezvezañs a varo, nebeut a vleo pe vlevenn ebet war ar c'horf hag an izili, dremm linennet-moan hag alïes kaer-meurbet, fri moan (aroueziadur-fri : izeloc'h eget 77, ha betek 67), diweuz tanav, elgez vegek, ment etre bras ha bihan (1 m. 63 well-waz), klopenn hirbennek (aroueziadur-penn : etre 73 ha 76), kroc'hen gell-du, a-wechou gell-ruz. Tud ar c'hastaou-etre a zo hironed anezo peurvuia, a-gemmesk enno ar stummadou rakdravidat ha dravidat.

Bez' ez eus heñvelderiou bras, a-wel d'ar gorfstummadouriez, etre Dravidiz hag Etiopiz (pe Hamited) Reter Afrika (ar re anezo n'eo ket bet bastardaet o gouenn dre paraduriou gant Morianed) : Gallaed pe Oromoed, Bedjaed, Hadendoaed, Halengaed, Afared (Danakiled). E poblañs Kreisteiz Arabia, e kejer alïes a-walc'h ouz tud kenneuz d'ezo, a zo marteze diskennidi eus Suarabiz an Hen-amzer (ar re a veze graet anezo Himiariz « ar Re Ruz »). Goulakaet ez eus e vije deuet ar ouenn dravidat en Indez eus ar broiou-se diouz ar C'hornog, e-doug nevez-varevez ar maen, goude ober hent dre vor, hervez darn ; dre zouar, o tremen dre ar Beloutchistan, hervez darn all (29). Hep diazez kadarn betek-hen eo ar goulakadur-se.

Rummadou-all, disheñvel-neuziet diouz Dravidiz ha Rakdravidiz, a zo ouspenn e Kreisteiz India. Seurt gant ar re-se eo da skouer Todaed meneziou Nilgiri. Tud gell-chokollad pe liou kafe-dre-laez o c'hroc'hen eo an Dodaed. Barvet-teo eo o dremm, ha blevet-stank o c'horf hag o izili ; eeun ha moan o fri (aroueziadur-fri : 74,9), linennet-kaer o dremm, uhel a-walc'h o ment (1 m. 70), ha hirbennek o c'hlopenn (aroueziadur-

(27) Aroueziadur-fri : Paniyaned, 95,1 ; Kadired, 89,8 ; Kouroumbaed, 88,8 ; Malaed-Vedan hag Iroulaed, 85 ; Kanihared, 84,6. Hag all.

(28) Eur pemp pe c'houec'h kantved kent derou an amzervez kristen, e oa rouanteleziou galloudek war aod kreisteiz an Indez, d'ezo kêriou bras leun a varc'hadourien hag a vicherourien, ha porziou-mor darempredet gant listri o tont eus aodou pleg-mor Persia, eus Arabia, Etiopia, hag an Ejipt. Etro ar mare-se eo e voe anavezadennet gant ar verdeidi indezat an hentou-mor o kas da Indez-Sina ha da Valezia. Keñveria G. Ferrand, *Voyage du marchand arabe Sulayman en Inde et en Chine, rédigé en 851, suivi de remarques par Abu Zayd Hasan (vers 916)*, 1922, pp. 15-6 (dastumad *Les Classiques de l'Orient*, levrenn VII).

(29) Hervez ar rummad goulakaerien-mañ, ne vije Brahouiz ar Beloutchistan nemet diskennidi eus tud manet war-lerc'h an tremen-se a Zravidiz dre ar vro. Arabat ankounac'haat evelato ez eo gwall-zisheñvel Brahouiz diouz Dravidiz dre o neuz-ouenn, evito da gomz eur yez dravidek. Ar major P. M. Sykes en deus o gwelet a ra anezo « tud vihan torgos, krenn o dremm, e-keit m'eo Beloutchiz hirventek ha hirenebek ». *A travers la Perse orientale*, p. 95.

penn : 73,1). Eur meuriad bihan-bihan a zo anezo (800 a dud d'ar muia), o sevel bualed nemetken (30), o tioueri kig, o veva diwar boued-laez, frouez, gwriziennou-gouez, hag, ouspenn, diwar greun rôet e leve pe e truaj d'ezo gant ar c'hounideien-douar dravidat o chom en o amezegiez (31). An Dodaed a zo lodennet etre pemp koskor (*koleh*), hag etre daou-ugent kêriadennig (*mand*). N'o deus ket a bennrenerien. Ar c'hevatalder brasa a zo o ren etre an holl diegeziou hag etre holl izili pep koskor. N'eus beli-veur ebet en o zouez, nemet hini Kuzul ar re Goz (*Kutukaram*) en deus galloud da varn ha da sevel tellou-kastiz. E pep kêriadenn an Dodaed ez eus teir ranngêr dishenvel, d'ezo pep a voger-dro maen, prenn pe zouar : ar vuorz (*tuel*), al laezdi (*palthchi*), al logellou-annez evit an ugent pe dregont a dud, anezo poblañs ar gêriadenn. Pep kêriadenn a zo d'ezi eun adkêriadenn pe ziou, ma 'z a an dud da chom enno pa vez diviet ar geot er peurvanou. Gant peb-unan eus an ehanlec'hiou-se ez eus e lodad pradou ha koadou. Al laez a vez tremenet da evadur doueel gant an Dodaed, ha da loen doueel ar vualez, p'emañ-hi mammenn al laez. An daou zen

(30) Panevet kizier a gaver a-wechou en o logellou, n'o deus an Dodaed loened doñv estr eget bualed. Hag i koulskoude kelc'hiet a veuriadou o tesevel buoc'hed, deñved, gevr, moc'h ha yer. Ar c'hi e-unan a zo berzet outañ mont ebarz kêriadennou an Dodaed.

(31) Ar meuriadou gounideien-douar o veva en-dro d'an Dodaed (Badagaed, 29600 anezo ; Kotaed, 1200) a ansav ez eo ar re-mañ perc'henned wirion an douar gounezet ganto, hag e taskoront d'ezo en askont da se, an eizvedenn pe an dekvedenn eus o eostou. Ouspenn gounideien-douar ha magerien-loened, micherourien ampart a zo eus ar Gotaed, ha ganto eo e vez oberiet kement benveg-labour ha kinkladur-korf a zo e boaz gant meuriadou-all an Nilgiri. Sonerien ez int ivez, o pourchas d'an Dodaed lazou-seni evit o goueliou.



oc'h ober war-dro ar bualezed e buorz pep kêriadenn, al laezour (*palkarpal*) o goro, hag an eil-laezour (*vorshal*) a ro dourn d'ezañ, a vez sellet evel beleien. Keit ha ma vezont o seveni ar garg-se, da lavarout eo e-pad meur a vloavez, ez eo ret d'ezo beva er vrasa glanded ha mirout da dostaat ouz maouez ebet. O saludi a raer war o zremen. Pa gomzer outo eo oc'h izelaat ar vouez, dre azaouez. N'heller ket steki an dourn outo nag ouz tra a gement a ve d'ezo. Al laezdi (*palthchi*), hanter-zindandouar da veza gouyenoc'h a se, a zo daou gombod ennañ : kombod al laezour, ha kombod al laez end-eeun. Eun ti santel eo. N'eus nemet al laezour hag e eil hag o deus ar gwir da vont ebarz. N'eo aotreet d'ar wazed-all ha d'ar baotred nemet mont er c'hloz a zo en-dro d'ezañ. Ar merc'hed-i a zo berzet outo hen ober, berzet zoken nesaat ouz moger-dro kloz al laezdi tostoc'h eget tregont pe zaou-ugent metrad diouti (32). Tud dispont, ha koulskoude tud a beoc'h, kuñv ha sioul-meurbet eo an Dodaed. Ne gaver arm ebet en o zouez (33). Gant hoalusa meuriadou an Indez emañ o hini (34).

Singaliz, o chom e kreisteiz enez Selan, a zo ganto

(32) Laezdiou kêriadennou-zo anvet *etud-mand* « uhelgêriadenn » a dremener da santeloc'h eget laezdiou ar c'hêriadennou-all, p'emañ miret enno traezou sakr a raer anezo *der* « doueou » : ouroulerou-loened (*konku-der*), bouc'hal, kontell, lagadenn, hag all.

(33) Arm ebet da vrezeli pe da hemolc'hi. Bez' ez eus ganto, avat, bouc'hili ha bataraziou a dalv d'ezo da aberza bualed el lidou-bezia.

(34) Da glevout hiroc'h a-zivout an Dodaed, o giziou hag o c'hredennou, lenn De Quatrefages, *Les Todas*, war *Hommes fossiles et hommes sauvages*, pp. 495-560 ; W. H. R. Rivers, *The Todas*, 1906.

eur yez nevez-ariek (35). Eur bobl kroc'henet gell-du eo, d'ezi koulskoude alies a-walc'h stummadou indezafgan pe assiriathenvel. E korn gevret meneziou an enezenn, emañ o veva eur meuriad bihan a hemolc'herien ouez, ar Veddaed, a greder ez int diskennidi eus kosa annezidi Selan (36). Gell-du eo kroc'hen ar Veddaed, gwagennek pe azrodellek eun draïg o bleo, hirbennek o c'hlopenn, damstouet war-dreñv o zal, balirek o diou wareg-abrant, ledan meurbet o dremm, tanav o diweuz, begek o elgez, etre moan ha ledan o fri. Stummadou veddaheñvel a gaver amañ hag ahont e poblou an Indez, hag, e-maez an Indez, e poblañs enezennou-zo a Valezia (37).

E neblec'h dre an Indez a-bez n'eus krennbenneien a-dolpadou bras (38). N'o c'haver nemet a-guchennadou pe a-hiniennou. Al lec'h ma 'z int ar stanka eo aod kornoged an Indez adal ar Goudjerat betek Kourg, e penn kreisteisa Prezidantelez Vombae. Ar rummadou m'eo paot a-walc'h enno ar grennbenneien, mesk-ha-mesk gant hirbennenneien, eo ar re-mañ : Brahmaned *Nagar*, en Ahmadabad

(35) Hen-amzeriz (Gresianed ha Romaned) a rae *Taprobana* eus enez Selan, diouz ano he c'hêr-benn *Tamraparni*. Gounezet dre vrezel gant Indeziz ariekaet deuet eus delta ar Ganga, e voe anvet ganto *Sinhala-dvipa* « Enez al Leoned », aet bremañ da Selan. *Lanka* e oa an hen-ano nann-ariek anezi, H. Kiepert, *Manuel de Géographie ancienne*, trôet e galleg gant E. Ernault, 1887, p. 26.

(36) Trôet eo bet nevez-zo ar Veddaed war al labour douar gant ar Saozon.

(37) H. Parker, *Ancient Ceylon*, 1909 ; Seligman, *The Veddas*, 1911 ; P. ha F. Sarasin, *Ergebnisse Naturwissenschaftlicher Forschungen auf Ceylon*, III, 1887-1893.

(38) Stank a-walc'h eo ar grennbenneien e-touez poblou an Himalaya, nemet lezel a-gostez ar re-mañ hon eus graet en taolennadur berr-mañ eus Indeziz.



(Goudjerat) ; Prabhued, o chom er pastellou-bro en-dro da Vombae ha da Bouna ; Mahrated *Gati* ; Mahrated *Sukun-Sale* ; Kourgiz, e Prezidantelez Vombae. O veza n'eus, a-hend-all, stummad mongolheñvel ebet er rummadou-se, e lusker da gredi e oa hendadou krennbenneien indezat an arvor kornogel diwar ar ouenn wenn grennbennek euraziat o chom e Kornog Azia. Ne reont nemet unan marteze gant saverien sevenadur indez-sumerek Gwalarn India, gant an Asured sevenaet, ano anezo e hengouniou Moundariz, gant an Asouraed ragarian a zifennas Bro ar Pemp Stêr, ar Ganga hag ar Jumma ouz an Arianed, hervez ar Rig-Veda (39).

N'eo houmañ nemet eun daolenn gwall-verraet ha gwall-ziglok eus poblou ha gouennou an Indez (40).

(39) Haddon-Van Gennep, pp. 206-7, 211-2. Gwall-arvarus eo se, koulskoude. Da gredi eo n'eus eus an Asured en hengouniou Moundariz nemet eun amprestadenn digant lennegez an Arianed. A-hend-all, n'eo ket marteze an Asouraed er Rig-Veda eur bobl eus an Indez. Arabat ankounac'haat o deus an Arianed, kent aloubi an Indez, manet pell amzer (ha betek an eilvet milved kent H. S.) e broiou kornog Azia (Armenia, Kurdistan, Azia Vihana) hag ez eus er Rig-Veda eñvoraduriou gwall-zistreset diwar poblou anavezet gant an Arianed e-pad an amzer-se. N'eo ket indezatoc'h marteze Asouraed ar Rig-Veda ha m'eo an Danavaed (*Danavas*) meneget en hevelep levr. Keñveria C. Autran, war *Babyloniaca*, VIII, pp. 166-8.

(40) Savet eo bet ar pajennadou emeur o paouez lenn dreistholl diwar danvez teskaouet e levriou Deniker, kenta mouladur, pp. 465-79 ; Pittard, pp. 476-86 ; Haddon-Van Gennep, pp. 204-18. Da vont dounoc'h gant anaoudegez poblou ha gouennou an Indez, ret eo trei ouz al labouriou bras savet diwar o fenn gant ar Saozon peurgetket : H. H. Risley, *The Tribes and Castes of Bengal*, 4 levrenn, 1891 ; *The people of India*, 1908 ; R. B. Dixon, *Man in India*, II, 1922, p. 1 *et seq.* ; E. T. Dalton, *Descriptive Ethnology of Bengal*, Kalkutta, 1872 ; J. D. Anderson, *The Peoples of India*, 1913 ; W. Crooke, *The Tribes and Castes of the North-Western Provinces and Oudh*,

Eur bed e gwirionez eo ar vro veur-se, pa niverer enni 300.000.000 a dud tost-da-vat (an drederenn eus poblañs Azia, ar bempvedenn eus poblañs ar bed), war-dro 100 pobl, ouspenn 120 yez, en tu-hont da 2.000 kasta. Ar vro eo n'eus nemeti war an douar ma hell mab-den arvesti e berr-amzer, en o beo ha n'eo ket e levriou, an holl bazennadou-sevenadur bet pignet gant e c'hourdadou abaoe ar ragistorvez pella. N'heller nemet asanti gant ar geriou-mañ eus an Doktor G. Le Bon : « Neb en deus gweladennet eveldoun an Indez, adalek he chedou-gouezidi betek he c'hêriou dispar, a hell lavarout en deus treuzet kant mil vloaz dre an amzervez, hag en deus bevet a-bep-eil e kement oadvez a zo bet er ragistorvez hag en istorvez » (41).

4 levrenn, 1896 ; *Natives of Northern India*, 1907; E. Thurston, *Castes and Tribes of Southern India*, 7 levrenn, Madras, 1909; *Census of India*, 1901, Kalkutta, 1902-1903, 26 levrenn ; *Ethnographic Survey of India : Anthropometric data from Bombay*, Kalkutta, 1907 ; Anantha Krishna L. K. Iyer, *The Cochin Tribes and Castes*, 2 levrenn, Madras, 1909-1912 ; Shortt, *Account of the tribes of the Nilghiris*, 1868 ; Fawcet, *The Saoras of Madras*, war *Journal of the Anthr. Soc. of Bombay*, I. 1888, p. 206 *et seq.* ; E. Schmidt, *Die Naïrs*, war *Globus*, levrenn LXVIII, 1895, niv. 22 ; Fonseca Cardoso, *O indigena de Satory*, war *Revista de Sciencias Naturaes*, levrenn IV, niv. 16, Porto, 1896. Hag all.

(41) *Les Premières Civilisations de l'Orient*, 1889, p. 22. Lenn, ouspenn, *Les Civilisations de l'Inde*, 1887, gant an hevelep skrivagner.

HOR C'HENEIL
HA KENLABOURER

# JAKEZ RIOU

A ZO MARO
D'AR 14-vet A VIZ GENVER 1937

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 30 lur ar bloaz (broiou estren : 35 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

(C. C. 96-38, Rennes)

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant

pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

Yves Le Drézen
Boîte Postale 75
Brest

Priz : 8,00